# CANTICOU
## SPIRITUEL
## COMPOSET EVIT USACH
## AR MISSIONOU,

*Implemini Spiritu Sancto; loquentes vobismetipsis, in Psalmis et Hymnis et Canticis, spiritualibus, cantantes et psallentes in cordibus vestris Domino.* Ad Eph. 1. Cap. 5. ℣. 19.

Bezit leun eus ar Speret Santel, en hevelep fæçon n'ho pezo an eil gant eguile quen propos na quen antretien nemet eus ar Psalmou, an Hymou ac ar C'hanticou spirituel, pere a ganot da Zoue eus a greis ho calon.

PEMPET EDICION.

BIBLIOTHÈQUE S. J.
Les Fontaines
60 CHANTILLY

E BREST,
E TY J.-B. LEFOURNIER, RU VRAS, N.° 86.
1836.

J-9

## APPROBATION
### *De Monseigneur l'Évêque.*

Nous permettons à M.r LEFOURNIER, Imp.-Libraire à Brest, de réimprimer un petit Ouvrage intitulé *Canticou spirituel composet evit usach ar Missionou.*

A Quimper, ce 3 Juin 1820.

Pour M.gr l'Evêque, Absent,

LE DALL DE TROMELIN, *Vic. Gén.*

### *TRADUCTION.*

Permety a reomp dan Autrou LEFOURNIER, Imprimer ha Librer è Brest, réimprima al levr bihan intitulet *Canticou spirituel composet evit usach ar Missionou.*

E Quimper, an drivet deiz a viz Even 1820.

Evit an Autrou n'Escop, absant,

LE DALL DE TROMELIN, *Vic. Gén.*

## AVERTISSAMANT.

*Ar C'hanticou spirituel a so bet atao en usach, quen el lezen 'ancien, quen el lezen nevez. Ar Speret-Santel en deus en em servichet anezo evit annonç ar Mysteriou brassa eus hon religion ec'his ma er remercomp en Déstamant coz, hac ec'his ma velomp choas en Déstamant nevez. Sant Paol a exorte ar Gristenien e commançamant an IIis, d'en em rejouissa e Doue, ha da gaña en o assembleou hac en o entretienou Canticou spirituel. Ecelse, a bep amser, eo bet ar c'hustum gant an Tadou santel hac ar Missioneryen Apostolic, da lacat ar Gristenien fidel da gana Canticou devot en o langach prop.*

*Ar fin hac an intancion p'evit hini e lequear cana ar c'hanticou spirituel-mâ, eo da guenta evit banissa eus à douez ar Gristenien an discoursou fall hac ar soniou dishonest a gleoer alies ganto, hac a so quen noasus d'an nep o c'hleo gant plijadur couls ha da nep o c'han. D'an eil evit m'an devezo ar bopl peadra d'en em recrei hervez Doue en o labour hac er poaniou o devez var o c'horf ha var o speret. D'an trede evit o instrui en eur fæçoun agreabl ha facil var an traou*

*so necesser d'o silvidiguez; ha d'ar Pevare, evit disqui da gana meulodiou Doue var an douar ec'his ma o c'han an Ælez hac ar re eürus ebarz en Ee. Quemen-se a rea da gals a dud santel ma canent alies Canticou a zevocion en o farticulier, ec'his ma e remerquer e buëz naouspet ini anezo pa o divige ispicial ur sujet bennac à dristidiguez evit soulagi o afflicion, hac evit meuli Doue quer couls en adversite evel er brosperite.*

*Chetu a-ze p'rvit drçzin e zeo composet ar C'hanticou-mâ pere, oc'hpen ma zint agreabl da gana, a ell ivez beza profitabl d'an nep a raï un usach mad anezo, pa na ouffet quet mèmès o c'hana, ha pa na raet quen nemet o lenn, evel ma ve mad da ober bemnos goude coan e presanç tud an ty, pe da viana da sul ha da c'houel goude ar Servich divin. Plige gant Doue e c'hallent sicour en ür façoun bennac ar re ma couezint etre o daouiarn, da avanç en hent eus ar silvidiguez, ha da dremen evrad ispicial an deizyou santel eus ar sul hac eus ar goüelyou berzet.*

*Evelse bezet great.*

# CANTICOU
## SPIRITUEL
# COMPOSET EVIT USACH AR MISSIONOU.

## AR VENI CREATOR.

*Cantic evit goulen sclêrigen ar Speret-Santel.*

*Var an ton latin :*

DEUT Speret-Santel eus an Eê,
Deut da visita hon ene,
Ma vezo eus ho craçz carguet
Ar galounou oc'h eus formet.

C'hui a zo hanvet Consolateur,
Donezoun Doue hon C'hroueur,
Feunteun à vues, Tad Eternel,
Hac Onccion Spirituel.

Seiz donezoun a zigacit ive;
Rac chui eo bis dourn deou Doue:
C'hui zo prometet gant an Tad,
Hac hon laca da gomz er vad.

Roït sclerigen d'hor sperejou,
Roït carantez d'hor c'halounou,
Ha dre ho vertus rentit cre
Hor c'horf èn é infirmite.

Pellaït ar Speret adversour,
Roit deomp ho peoc'h hac ho sicour;
Ha grit dre bo cundu bepret,
Ma tiouallimp ouc'h peb pec'het.

Grit deomp anaout Douë an Tad
Grit deomp anaout Douë ar Mab,
Ha cridi ferm e zouc'h ive
Speret an eil hac eguile.

Ra vezo Douë an Tad meulet,
Ha Douë ar Mab ressuscitet:
Ra vezo c'hoas ar Speret Glan,
Meulet ive gant peb-unan. *Amen.*

## CANTIC EVIT DIGOR AR MISSION,

### AR JUBILE PE AR RETRET.

Var ton: *Un Dieu vient se faire entendre.*

Un Doue a deu da barlant;
Pebes bonheur, Christenien!
Deut oll d'er selaou prontamant;
Ho caloun eo a c'houlen.
Tostaït buan, pobl fidel,
Deut oll.... deut d'ar Mission:
Ho Salver a deu d'ho quervel
Evit ho conversion.

*Evit eur Jubile.*

Tostaït buan, pobl fidel,
Deut oll..... deut d'ar Jubile:
Ho Salver a deu d'ho quervel;
Deut da receo ho Toue.

*Evit eur Retret.*

Tostaït buan, pobl fidel,
Deut oll eta c'ar Retret:
Ho Salver a deu d'ho quervel
Evit ho rentá parfet.

En eur stad horrubl ha mezos
Dre ar pec'het oc'h rentet;
Mes gant Doue trugarezus
Amâ ni zo cunduet. Tostaït.

Varnoc'h oll souden e vrillo
E sclérigen à nevez;
En ho caloun ec'h alumo
An tân eus ê garantez. Tostaït.

Gant ar pec'het iffam re bell
Oc'h bet, siouas, chadennet:
Grit eta un effort santel
D'e guittât evit bepret. Tostaït.

Renoncit da bep tromplerez,
Ha da bep division;
Retablissit en ho touez
Ar peoc'h hac an uoion. Tostaït.

Ar blasphêmou, al leoudouet
Gant horrol a evitot;
E plaç al luxur milliguet,
Ar burete a garrot. Tostaït.

Ar gourmandis oll evitit,
Ar bljadur criminel:
Pelloc'h, Christeoien, ne zongit
Nemet èr vuez eternel. Tostaït.

Chenchit prontamant à vuez,
Gouelit var ho mizeriou;
Renoncit oll d'ho fallentez,
Pa ordren deoc'h hon Autrou. Tostaït.

Pebes bonheur incomparabl
D'an d'en touchet à galon,
A renonç d'ê stad miserabl
Gant eur guir contricion! Tostaït.

P'eur ec'h arruo, va Doué,
Ur chenchamant quen eürus?
P'eur e renot en hon ene,
Dre ho craç oll-galloudus?
Eus hor c'halounou caledet,
Distrugit ar yenien:
Deut d'hor goalc'hi eus pep pec'het
E sourcen ar binigen.

## QUENTA CANTIC,

*E pihini e c'halier ar bec'heürien da zistrei ouc'h Doue.*

SElaouit gant joa,
Va breur, va c'hoar eürus,
Eur c'hêlou ar c'haera,
Quelou meurbet Dudius;
Ar Mission santel
Gueneoc'h oll quen desiret,
Dre c'hraç an Eternel
So deoc'h ama digoret.

Tensoriou precius
Digacet eus an Eevou,
Graçou delicius
A ravis an Eneou;
Indulgeançou plenier,
A bep pec'het absolven,
Ac ar pardon antier
So e creis ho courc'hemen.

Danvad queaz dianquet.
A douez an deved fidel,
Pell a so fatiguet
O redec enchou cruel;

Jesus ar Pastor mad,
Charmet daz beza cavet,
Az dougo a vriad
Etouez e vella deved.

Gueichall ar Mab prodic,
Diouc'h e Dad mad disertet,
Din à druez reuseudic
Emeas quëar en em rentet,
Pa na voue mui
Pe gostez en-em deuleur,
Er viser, en annui
A santas e oll valheur.

Ah, siouas! emeza,
Beuzet oll en he zaëlou,
Petr'eo dime beza
E quement à viserion?
Riou, ha naon, ha sec'het,
Dismegançç ha paourentez,
Gant an oll rebutet.
Me bae quer va follentez.

Allas! e ty va zad
Eus cals tud dianveas,
Guisquet ha maguet mad,
Dijagrin, en o eas;
Ha me a so amâ
A douez an dud exilet,
O C'hlaouri, o tua
E mesq an anevalet.

O va zad, va zad mad!
Va c'halon dign a fazi;
Me oar oun un ingrat,
Mæs gouscoude me barti
D'ho pidi humblamant
D'an daoulin, leun à zaëlou,

D'am receo simplamant
E niver ho mevellou.

Ne viot quet mevel,
O va map quez, em zy-me:
Nan, m'ho recevo guel,
Va map onc'h quent a goude,
Deut m'ho priataign,
Dalet un habit nevez; ·
Guaneoc'h ur fest a rign
Evit ho tonediguez.

O pec'heur reuseudic;
Diouc'h ho Toue pelleat,
C'hui eo ar map prodic
A dy e dad quitteat;
Evelan esclavour
Oc'h eus poan ha nec'hamant
En ur vro estranjour
O c'henil ho tireolamant.

Hiryo-ta, queaz pec'heur,
Antreit ennoc'h oc'h-unan,
Ansavit ho malheur,
D'ar guear distroit huan.
Un Doue trugarezus,
Ar guella eus an tadou,
Ho recevo joaüs
A nevez en e c'hraçou.

Ar pocq douç a beoc'h
A roi deoc'h gant carantez,
Lit vras a rai ouzoc'h
Ha peb laouenediguez.
Ar gaëra guiscamant
A lacai en ho querc'hen,
Ha treac'h d'an diamant
Var bo pis deoc'h ur voalen.

Deut eta gant fisianç,
Pec'heurien din à druez,
Tostait gant assuranç
Ouz an tad à drugarez;
Ar pardon general
So amâ ous ho cortos;
Graçou cre, graçou rall
D'ho caçz oll d'ar Barados.

Tec'hit viçou funest,
Tec'hit crimou milliguet,
Teac'h pec'het dishonest,
Luxur escumunuguet;
Tec'hit dançou a zo
Scol an diaoulou cruel,
Ar barres-mâ vezo
Pelloc'h un douar santel.

Er paour, er pinvidic,
Exempl mad, devocion?
Purete angelic,
Temperanç, soumission,
Laldet ar vrassa,
Guir humilite, douçder,
Eus ar bopl fidel-mâ
C'hui vezo ar c'haracter.

Va Salver bennigaet,
Dre vertus ho comps divin
So aman presentet,
M'ar deus nep calon indin,
Touchit, convertissit
Ar c'halonou criminel,
Chenchit-y, nevezit
Oll e calonou santel.

Dre verit ho maro,
Va Jesus, var ar C'halvar,

Pa zui deomp oll hon tro
Da vont divar an douar;
Ha d'ar benitantet,
Ha deomp oll beleyen
Roit perz er joausdet
Eus ho quir servicheurien.

## EIL CANTIC.

*Divis entre ar C'horf hac an Ene divar ben ar Mission.*

DEut oll da glevet ar plede
Entre ar C'horf hac an Ene;
Abalamour d'ar Mission
Eo savet an division.

Ar c'horf ne c'houlen quet clevet
Comps a Vission, nac a Retret;
Aoun en deus na ve red quitaat
E blijadur hac e cher vad.

Mæs an ene so morc'hedus
Rac na ve un deiz maleürus,
Hac a implich he oll reson
Evit e gaçz d'ar Mission,

*An Ene.*

Deomp, va c'horf, deomp d'ar Mission,
Da c'hounit ar remission;
Indulјançou plenier a zo,
Ha Confessoret à peh bro.

*Ar C'horf.*

Tao dign gant ar Missionou,
Ne gomps quet dign a Retrejou;
Ha te sonch did beza collet,
Nemet er Mission e ven bet?

*An Ene.*

Collet vezimp a dra certen.
Ma na reomp quet pinigen;
Ne deus quet a remission
Heb ober guir Confession.

*Ar C'horf.*

Red eo, m'er goar, e coveſsaën
Mæs non-pas gant Missionerien;
Gouzout a dlees, pe guel lyes
E custuman mont da goves.

*An Ene.*

Ya, mont a res da goves
E creiz ar foul, è creiz ar près;
Ha querquent m'ac'h eus coveçzaët
E coueses er mêmes pec'het.

*Ar C'horf.*

Coveçzaat a ran pa ellan,
Ous ar pec'het e tivoallan,
Va zeaud ne deo quet scrupulus;
Na va c'houstianç morc'hedus.

*An Ene.*

Allas! pe seurt Covession,
Heb glac'har na contricion,
Hep propos ferm, nac examen,
Nac ober oll ar binigen.

*Ar C'horf.*

Tra, tra, caër ec'heus sarmon dign,
Rac biquen n'en-em resolvign
Da dostaat ous ar Mission,
Nac ouc'h Tadou quen direson,

*An Ene.*

Autrou Doue, nac ar pec'het
Ac'heus pel-amzer-zo nac'het;
Da biou en disclerіy-de,
Ma na res quet d'an Tadou-se.

*Ar C'horf.*

Gorto, e zign da bardonna
Da Folgoat, pe Santes Anna,
Hac am bezo quer couls pardon
Evel pa zaen d'ar Mission.

*An Ene.*

Salocras, rac er Mission,
Goude quellies a zarmon,
E vezo da galoun touchet,
Evel an houarn ruz scoet.

*Ar C'horf.*

Ya, mæs ar Vissionerien
A zo rust ouc'h ar bec'heurien,
Hac a ra ober ordinal
Ur goveçzion general.

*An Ene.*

Ah! caëra tensor, caëra chanç
Nætaat ur veach ar goustianç,
Rapari ar sacrilejon
Aac ar goal gommunionou.

*Ar C'horf.*

Mæs ar voyen da bardouni,
Ar voyen da restitui?
Penaos e padign-me da yun
Martez' epad meur a sizun.

*An Ene.*

Tavit, va mignon, tavit crenn,
Ha pa ve hir ar binigen,
M'ar bez ho calon gurr douchet,
E greot hep poan ebet.

*Ar C'horf.*

Qasi c'hoant am be da senti,
Ha da Zoue oll en-em ret;
Hoguen aoun vras a meus bepret
Rac eur binigen re galet.

*An Ene.*

Ar varn diveza, ar maro,
Eus an itern an tan garo
A dle hon lacât da grena
Mui eguet poaniou ar bed-mâ.

*Ar C'horf.*

Red eo ta mont, ha mont a rign
D'ar mission abarz ar fin;
Hoguen nêc'het oun pa sonjan,
Rac près labour a meus breman.

*An Ene.*

Va Doue, hor brassa labour
A dle beza d'en-em sicour
Da vesa dibec'h deiz ha nos
Evit gounit ar barados.

*Ar C'horf.*

Me oar er-vad an traou-se oll;
Mæs lezel ar madou da goll,
Lezel an traou en abandon
Evit ober ar mission!

*An Ene.*

Guel co've collet oll ar bed
Eguet na ve great ur pec'het;
Rac, ma couezomp en infernou,
Pe'dalvezo deomp hor madou.

*Ar C'horf.*

Mad, quenta retred a vezo;
Me bromet dit me a yelo;
Ha me lacaï urz vad neuse
Em bucz gant sicour Doue.

*An Ene.*

Ha te vezo beo neuze?
Ha t'ez pezo guel volonte?
Pet den a so bet surprenet
Gant ar maro en e be'het!

*Ar C'horf.*

Feaz oun; pelloc'h mui ne bledign
Ar virionez zo treac'h dign;
Mignonet, pedit evidon.
Ma rign ervad va mission.

---

## TREDE CANTIC.

*Var an obligacion da goyes sincerament an oll bec'hejou marvel.* Var ton, *Guers Catel gollet.*

O Nerz eus ar sincerite
Da gaout pardon digant Doue!
Ur goveçzion humbl, sincer,
Zo sur a c'hraç e peb amser.

Ar Roue David en doa pec'het,
D'e repren e teu eur profet,
David, eleac'h en-em escus,
Sinceramant en em accus.

Var ar plaç ar profet Nathan
A respont dezâ quer buan :
P'en em em ansavit, ô Roue,
Pardoun oc'h eus digant Doue.

Ur publican, en aviel,
En-em bresant en Templ santel;
Sincer ec'h ansao e bec'het,
Hac en instant eo pardounet.

Humbl ec'h ansao ar map prodig
Eo ur map ingrat, reuseudic;
E dad o voela gant joa
A lam quer buan d'e vriata.

A zeou da Jesus me a vêl
Ul laër var ar groas o vervel;
Petra ra e silvidiguez?
Ansao humbl e fallagriez.

Ni zo daou laër fall emeza,
Din eus ar maro ar c'hrissa,
C'hui zo just; pa viot var ho tron,
Autrou, ho pet sonch ac'hanon.

D'an ampoent e respont Jesus
Gant ur vouez douç trugarezus :
Hiryo, hiryo, em barados
C'hui vezo guanen o repos.

Ya, pa vên an den falla,
Eus ar bed ar c'hriminala,
Var boues coves mad, va Doue,
C'hui bromet c'hoas graç d'am ene.

Hoguen ma refussen coves,
Great ve gant va silvidiguez:
Malheur d'ar speret orgouillus,
Ne otree quet en em accus.

Test mad eo ar Pharisian;
Och'h en em veuli e-unan,
Eleac'h ansao humbl e bec'het,
Coupaploc'h eo en em gavet.

O te so terrupl, diaoul, diaoul mût,
Te so funest da gals a dud!
O serra guinou ar pec'heur,
Da bep den e vez e valeur.

Art an diaoul da goll an den
Eo da nac'h e grim, e zouguen;
Queit ha ma nac'heur ar pehet,
Allas! ne zeus pardoun eber.

Ya, caër ve yun ha gouela;
Caër pidi, cheinch, pelloc'h beilla,
Pec'het a guzer er galoun,
Biquen n'en devezo pardoun.

Cant torfet ho pe coumettet,
M'ar coveçzait ouc'h pardounet;
Grit eur pec'het marvel ebquen,
M'ar en nac'hit, pardoun biquen.

Eus a eûr remed immanquabl
E rit eur poëson detestabl;
Hac e creis sourcen ar vuez
Et caffot ar maro mêmès.

Ho confessour ganeoc'h troumplet
Oc'h absolvo hep douet ebet;
Mæs Doue a vêl found ar galoun
A goundaono ho tromplæsoun.

It, a lavar ar C'honfessor,
An ê so bremâ deoc'h digor;
Allas d'an ampoent dorn Doue
A zo o serra dor an ê.

Pouc'h deuet da goves, oc'h Æl mad
A yoa oc'h en em laouenât;
Allas! goude ho sacrilaich
Leun eo a goler, a outrach.

An diaoul a yoa bet nehet
Gant aon ne ranc-che quît tec'het;
Mæs bremâ ema adarre
Loget disourci en e grê.

Cuzet eo e creis ho caloun
Gant ho teaud gaouyat ar poesoun;
Ha chançus bras eo na choumo
Cuzet ennâ bete-r maro.

Ar spôunt en deus oc'h encrezet,
Ar vez e deuz ho counezet;
Ne raînt, eleac'h diminui,
Nemet cresqi mui-ouc'h-mui.

O c'hortos caout occasion
Eur retret, pe eur mission,
Da zisculya ho crim nac'het,
C'hui a varvo en ho pec'het.

Guir eo e rit ho count breman
Da goves tout pa viot clan;
Mæs en esper beza pare,
E nac'hot neuse adarre.

An diaoul mût gant e ardou
A zalc'ho serret ho qinou;
Ha rentet mût en ho puez,
Siouaş! mût e variot ivez.

Neus quen remed nemet unan,
Coves tout, coves freas buan :
Ar pec'het humilianta
Covessait-en da guenta.

Ar poeson bras taolet er meas,
Chetu c'hui pare, pec'heur queas ;
O pebes joa! pebes douçder
A santot er mêmès amser !

Bremâ evel un aër aspic
Ho crim nac'het ho erign, ho pic :
Neuse e santot eur repos
Qen douç a peoc'h ar barados.

Oc'h Æl mad ho poa contristet,
Qcit ha ma nac'hac'h ho pec'het,
A rai neuse gant an Ælez
Ur fest a laouenidiguez.

O va Doue, da ur C'honfessor
Pebez bonheur! pebez tensor !
Ho tanvad a yoa dianquet
En deus amâ deoc'h recouret.

Na grenit mui, pec'heur aounic,
Hêvel ouc'h tad ar map prodic :
Gant e joa ouzoc'h e vouelo,
Ha gant douçder ho consolo.

Rac ar binigen e crenac'h,
Rust ha poanius bras e c'hredac'h ;
Mæs hiryo e velot patant
Eo o nac'h ema'n tourmant.

Va Doue, me zo bet abuset,
Dissimuli, n'ac'h va fec'het ;
Da goves en em resolvan,
Biquen mui pec'het ne nac'han.

## PEVARE CANTIC.

*Var ar guir zoyen da ober eur Gonfession vad.* Var an ton, *M'ho c'hador va Doue, va c'hrouer.*

CLevit entrezoc'h pec'heurien,
Ha desquit oll ar guir voyen
D'en em lacat e graç Doue,
Ha da savetei oc'h ene.

Evit en em lacat e stad
Da ober ur binigen vad
Hac ur Gonfession sinceer,
Ar pemp tra-mâ zo necesser.

Da guenta oll gant dihjanç
Examina ho coustianç,
Evit anaout an offançou
Oc'h eus great enep oc'h Autrou.

D'an eil, er galoun caout regret
Da veza Doue offanceet.
D'an trede, en em broposi
Na zistrôt mui d'e offanci.

D'ar pevare, antieramant
Coves ho pec'het humblamant,
Hep n'ac'h netra gant nep seurt mez,
Hac o lesel peh digarez.

Goudeze ober d'ar pempet
Quement à vezo ordrenet
Gant ho Confessour; er c'his-se
En em lequeot e graç Doue.

Mæs evit anaout ho pec'het
Ha caout anezan guir regret,

Ho pezet recour da Jesus,
D'e vam, d'oc'h eal, d'ar sent eürus.

Neuse-ta, pizza ma c'hellot,
Hep faot en em examinot
Var an dec gourc'hemen Doue,
Ha var re an Ilis goude.

En em examinit ivez
Var an œuvrou a drugarez;
Var ar seiz pec'het capital
Sourcen eus ar pec'hejou all.

Goude m'oc'h eus anavezet
Guella ma ellit ho pec'het,
Concevit e creis ho calon
Ur guir gueus ha contricion.

Detestit oc'h ingrateuri
En andret Jesus Map Mari,
Zo bet en oc'h andret quer mad,
O squilla evidoc'h e c'hoad.

Mar santit c'hoas criz ho calon,
Grit stard oud Doue Orœson,
Ma pligeo ganta he boucâd
Hac e digaç pelloc'h da vad.

Considerit eo ar pec'het,
Ar brassa droug a so er bet;
Hac e ve guell e beo devi
Eguet na ve jamæs pec'hi.

Peguement bennac ma seblant,
Goude pec'hi marvelamant,
E veac'h leun a vuez ato,
E zouc'h en oc'h ene maro.

Chasseal a rit eus oc'h ene
Dre'r pec'het marvel ho Toue;

Jesus-C'hrist a zisenorit,
Hac a nevez er c'hrucifit.

Rac-se deiz ar varn diveza,
Jesus ho chasseo diounta
D'an ifern gant an dud collet
Ac an diaoulou milliguet.

Va Doue, me a ene ervad
Ez-oun bet ouzoc'h un ingrat;
Hac em eus cals oc'h offancet,
Daoust peguer mad ouc'h em andret.

Ma am'eus glac'har em c'halon
O c'hout pe guer maleürus oun
D'ho peza, siouas! outraget,
Va Doue, din da veza caret.

Protesti a ran da dec'het,
Gant ho sicour dious ar pec'het,
Ha dious an occasionou
A zo quiriec d'am disurzou.

O veza en em examinet
Hac ho pec'hejou detestet,
It gant eur gurr devocion
Da ober ho confession.

Livirit franc ar viryonez
Hep nac'h netra ounta gant mez;
N'ho pet quet aoun d'en em accus,
Ha na zuit quet d'en em escus.

Covessait ho pec'het epquen,
Hep lavaret drouc eus a zen,
N'en-em zaleit quet da gonta
Ar pez na servich da netra.

Discleryit ar circonstançou
A geinch ar speç eus ho crimou,

Hac ar re a zeu do c'hresqui,
Ha mêmès d'o diminui.

Ouc'hpenn e renquit lavaret
Pet gueich oc'h eus great pep pec'het;
An niver just ma na ouzoc'h,
Livirit mui pe vianoc'h.

O veza gant contricion
Great guaneoc'h ho confession,
Echuit ho *Confiteor*,
Ha selaouit ho Confessor.

Evez bras a dleit da lacât
Da glevet quement avis mad
A roi deoc'h aberz hor Salver;
Recevit-hi gant douçder

Ha m'ar caff e ve a-propos
E profit oc'h ene gortos
Hep rei deoc'h c'hoas an absolven,
Consantit gantâ hep anquen.

Rac ma na veac'h quet disposet
Da veza neuse absolvet,
Er c'hontrol beo d'hoc'h absolvi,
Ne raê nemed ho condaoni.

Rac-se m'ar bez deoc'h ordrenet
Dont ur veach all, na vanquit-quet
Oc'h ober gant fidelite
Quement so dleet varban neuse.

M'ar oc'h eus nicun offancet,
Dicryet, pe desobliget,
Grit dezan satisfaccion
Ha goulennit ountâ pardon.

M'ar oc'h eus un dra quemeret
Pe viret hep ræson ebet

E reot ho possubl da renta
D'e berc'hen, ar c'henta-r-guella.

M'ar douc'h dre valeur engaget,
En occasion d'ar pec'het,
A grenn e renquit ê zerri
Hac en em bellât diouti.

D'ar fin m'ar d'ouc'h acustumet
Da goumetti nep seurt pec'het,
N'en-em espernit è nep tra
Evit dont d'en em gourrija.

Goude receo an absolven,
Na vanquit quet d'ho pinigen;
Hac impligit ar remejou
Necesser ous ho pec'hejou

Chetu eno ar gui fæçon
D'ober ur guir Gonfession;
Er guis-se en-em lequeot è stad
D'ober ur Gommunion vad.

## PEMPET CANTIC.

*Var an finvezou diveza eus an den, evit distaga hor c'haloun diouz ar bed mâ.*

Var ton : *Biron, Biron.*

SOngit, d'en abuset,
Songit en eternite,
C'hui p'ini so sujet
D'ar pec'het, d'ar vanite;
Songit e rencot mervel
Ha quittât ar bed-mâ,
Pa zui Doue d'ho quervel.
Abarz nemeur amâ.

Neuse gant cals à spont
E rencot apparissa,
Da renta piz ho cont
D'ar Barner rigourussa:
Ur setanç a receffot
A vuez pe à varo,
Hac ar stad m'en em gueffot
Da jamès a bado.

Nemet ur veach epquen
Ar Barados ne goller;
Eus an ifern biquen
En em denna ne aller.
Hoguen Barados collet
Chetu tout eat da goll,
Ha barados gounezet
Chetu gounezet oll.

Roet en deveus Doue
Ar choas deoc'h en assuranç
En eil p'en eguile
Da ober ho temeuranç
En ifern p'er Barados
E rencot chom atao
Da zevi, pe da repos
Goude souffr ar maro.

En traou-se ma sounchac'h,
E tilessac'h ar viçou,
Hac en em avissac'h
Da bratica-r vertuziou.
Eveziant veac'h da dec'het
Diouz peb occasion
Da goueza è nep' pec'het,
Hac en daounacion.

Gouscoude ouc'h quen dall,
Quen intourdi, quen obstinet

Na deus nemet traou-all
Oc'h occupi ho speret;
Eleac'h songeal en affer
Eus ho silvidigues,
N'oc'h eus bet en he c'hêver
Nemed lezireguès.

Saveteit oc'h ene,
Ha d'an Ifern renoncit;
Choasit abred an Eê,
Liquit ho poan d'e c'hounit
Dr'en œuvrou à drugares,
Dre an oll vertuziou,
Ha dre ur guir garantes
Evit Doue hon Autrou.

Covessait à galon
Ho pec'hejou tremenet,
Ha goulennit pardon
Anezo gant guir regret;
Grit ar resolucion
Gant courach da drec'hi
Ar goal inclinacion
Zo ennoc'h da bec'hi.

Reglit guell ho pues
Hep conta pell da veva,
Tremenit peb dervès
Evel pa ve ho ziveza;
Distroit oc'h affeccion
Diouz an traou temporel,
Oc'h ober reflexion.
Var an traou eternel.

Ar bed a dremeno,
C'hui a dremeno ive,
An ifern a chomo
Epad an eternite;

An tourmant a zo ennâ
Jamès ne finisso,
Mès plijadur ar bed-mâ
Souden a baouezo.
Siouas! pe guer bras eo
Follentes ar c'hrouadur
A choas devi en beo
Evit dister plijadur,
Devi eternelamant
Assambles gant Satan,
Hep biquen soulajamant
En ur guele à dan.
Pe guer fur eo an den,
A renonç d'an eazamant
Eus ar vuez monden.
O choas an diezamant,
Evit beza da jamès
Gant Doue o repos,
Ha gant ar Sent assambles
E joa ar Barados?
Ar seurt-se n'o deus quet
A velconi o vervel,
Dre ur fiziaņc vras meurbet
Da gaouît ar vuez eternel;
Hac en laouenidigues
E vez neuze chemchet
Quement seurt trisdigues
O deveus diouc'h ar bed.
Choas a ran, va Salver,
Em buez ar binigen,
Souffr a rign gant douçder
Pep seurt poan hiviziquen;
Mès roït dign an assistanç
Eus ho Speret-Santel

Da drec'hi va inconstanç,
Ma vezign deoc'h fidel.

Renonç a ran d'ar c'hic,
D'ar bed ha d'an drouc-speret,
D'ar pec'hejou lubric
Ha d'an oll avarisdet,
Ma c'hellign en ho presanç
Va Jesus, er maro,
Apparissa gant fizianç,
Ha mond gueneoc'h d'am bro.

## C'HUEC'HVED CANTIC.

*Var ar maro demeus ar bec'heurien.* Var an ear gallec : *venez, venez, Esprit-Saint, dans nos cœurs.*

Ongit, pec'heur, e zeo red deoc'h mervel,
Hac e renquot da viquen dilezel
Gant ho puez, ho pinvidiguezlou,
Ho cloar dister, ho plijadurezou.

Doue, Crouër ha barner eus ar bed,
Quement den zo en deveus condaounet
Da souffr ur veach evid mad ar maro,
Rac-se beillt var ben ma teui ho tro.

A eur c'hostez ar maro zo certen,
Mès à un all eo ive incerten;
N'ouzoc'h an heur nac all leac'h ma varfot,
Na quen nebeut ar stad m'en em gueffot.

Bezit fallacr quement hac a guerrot,
Grit ho tiaoul, pec'hit quen a scuissot;
Red vezo deoc'h pa sounchot biana,
Dirac justiç Doue en em renta.

Tud touellet gant an traou tamporel,
Pa deui ar poent ma vezo red mervel,
Livirit dign da betra servicho
Quement m'hoc'h eus ur goall attach outo?

Usurer cris, pe seurt profit a reï
Oc'h avariç, nac oc'h oll laëronci?
Quement oc'h eus destumet a gollot,
Hac en o flaç an Ifern a gueffot.

Lavar, den vil, à grimou goloet,
Gant da luxur petra c'heus gounezet?
An tan impur a zef da antraillou,
Vezo cheinchet è tan an diaoulou.

Mezyer ifam, d'ar guin quen atteinet
Ma c'heus da goff da Zoue quemeret;
Da goff vezo d'ar prênvet heritach.
Ha da ene à Satan ar partach.

Plac'het divez, quer quinclet, quer fichet,
O sounjal caout mui-a-se à c'henet:
Cheinch a reot ho ros è drein garo,
Hac ho mel douç è vesd meurbet ch'uero.

Ar vizach-se a veze quer goalc'het.
Er mellezour quelhies admiret
Hac a rea ho cloar, ho plijadur,
Ne vezo quen nemed flear, breinadur.

Ho treid quer scânv, quel liger en dançou,
Ha d'ho touguen da scol an diaoulou,
En ur fos doun a vezo astennet
Ha crignet oll gant an amprevanet.

Sonjomp eta, ha sonjomp à zevri,
Pebez anquen, ha pebez melcony
En devezo en è heur diverzã
Nep a laca è galon er bed-mâ.

O pebez spount en deus-en o veiet,
Quen alies à bec'het coumetet,
Hep beza great anezo pinigen,
Ha prest ar foultr da goueza var ê benl

Peguer mantret eo pa gonsider
En deus, siouas! collet ê oll amser!
C'hoant en deffe caout ur moment epquen;
Mæs ne vezo roet dezan birviquen.

Clevit, pec'heur, terrupla gourdrouzou
A zo scrivet è levr ar Proverbou,
Enep ar re a chom bet'er maro
En ê viçou hep enebi outo.

Lies à veach emeus bet ho calvet,
Eme Zoue, pa edoc'h en yec'het :
Mes quen dallet oac'h gant traou an doüar,
M'oc'h eus bepret great ar scouarn vouzar.

Me ameus bet va dorn deoc'h astennet,
Hac eus va graç ar sicour quinniguet,
D'ho tenna er meas an danger, ma velenn
Ezac'h da goll, siouas! à boues ho penn.

Mès n'hoc'h eus quet priget distrei ouzin,
Nac ober van eus va c'homzou divin;
Evit quement a meus ho reprenet,
Nemet dispris n'emeus recevet.

Ne reac'h etat nac eus ar sarmonyou
Nac à nep seurt exhortacion;
N'ho poa quen Mestr nemed-oc'h oc'h-unan,
Quen Director da heul nemet Satan.

Mès dont a rai soudennic ar maro,
Hac em galvot ive d'ho tro;
Leun ho calon à drubuil hac à spount
O veza prest da renta digor ho count.

P'en em gueffot à bep tu attaquet
Gant diaoulou cruel hac arraget,
E c'houlennot sicour diguenê-me,
Hoguen ouzoc'h a glevign quet neuse.

Quent-se d'am zro goap ac'hanoc'h a rign,
Divar bo coust gant joa vras e c'hoarzign,
Oc'h o quelet trist ha disesperet
O vont da goll gant ho fals mignounet.

Hac en zo den quer criz ha quer calet
Na ve nepret gant queme-mâ touchet,
Ha na zeüe quet d'en-em gonvertissa
Var ben ma zai eus à vuez ar hed-mâ.

Rac-se vabreur, ha c'hui va c'hoar gristen;
An avis-mâ n'ancounac'haït biquen;
Imprimit-en en ho calon er-vad,
Mar oc'h eus c'hoant ho pe eur maro mad.

Ar pez neuse a garroc'h ho pe great,
Grit-en bremâ hep differi nep-mad,
Rac ma n'er grit endra oc'h eus an amzer,
Ne gueffot quen nemed an dizesper.

Pliget gueneoc'h, hon Autrou souveren,
Rei deomp ar c'hraç da ober pinigen;
Ma hor bezo eur maro precius,
Evit goude beza gueneoc'h eürus.

---

## SEIZVED CANTIC.

*Var ar Varn general.* Var ton : *Guers an tad Mauer.*

TAvid, o tud incredul,
Inutil eo pledi;
List ho caquet ridicul,
Ha disquit humbl cridi.

E faç an Eê, an douar,
Oll e vezimp barnet;
An Eternel en lavar,
E c'her zo un arrêt.

Sujedet, ha Rouanes,
Tud simpl, ha tud goüeziec,
Tud paour, ha tud à zanves,
Ar Barneur, ar Belec
Dirac Tribunal Jesus
Oll e c'happarissimp,
Hac ur gount rigourius
Un deiz oll a rentimp.

Deiz terrupl, deiz à goler,
Deiz rus-glaou gant an tan,
Deiz à spount hac à viser,
A hirvoud, à vouelvan;
Deiz vras ar Varn general,
Petra arzo ouzit?
Scrich eo mêmès e sonjal,
Crenit, pec'heur, crenit.

Ne deus teand var an douar
A ouffe lavaret
An encrès, hac ar c'hlac'har
A laquai dre ar bed,
Ar sinalou estlamus
A zougo ar c'hèlou
Eus ar varn rigourius,
Hac à zeiz an Autrou.

Un den à berdicion,
Ur fallacr ar falla,
Ul leon à zestruccion,
Ur monstr ar c'hruella
An Antecrist en ur guer
E furol, en arrach,

A deuyo tri.bloas anter
Da ober è garnach.

Gant an diaoul possedet
Bete mel è esquern,
E teui gant eur fals Profet,
Gant oll nerz an ifern,
Da ober d'ar feiz gristen
Ur bresel furius,
Da gontraign ar Gristenien
Da renonç da Jesus.

Evel daou leon en arrach,
En hac e fals Profet
E laquint oll en usach
Pep seurt art milliguet;
Ar viçou, an tourmanchou,
An tan, ar c'hlezeyer;
Troumplesoun, fals viraclou
A spounto'r bed anter.

Nebeut bras à Gristenyen
A ouffe resista,
Ma na deue Doue d'o souten,
Ha do diten ountâ;
Mès enep an adversour
E teui daou Brofet bras
Abers Doue d'o sicour,
Enoc, hac Elias.

Souden an elemanchou,
O santout an termen
Merquet evit venjeançou
Ar Barner souveren,
En em savo da c'hourdrous,
Sicour ouc'h ar venjanç,
Ha da offr oll e courouç
Executi'r setanç.

Ar mor bras en ê furor
A grauzo estlamus
Ar bed oll gant an trous-mor
A dregarno spontus;
Ar c'houagou foll a vrousto
Ar c'herrec, ar reyer,
Ouc'h al lam ne resisto
Na torraod, na chausser.

Savet evel menezyou
Bete bar an ear,
E tilamo an tarzyou
Da lounca an douar;
Ar rivierou debordet
Evel en eun diluch,
Gant o oll dour dirollet
A gresco an distruch

An douar o tigueri,
O crena hete'r tount,
A gresco mui-ouc'h muì
An drubuil hac ar spount;
Ar c'hrean Kèriou brezel
A vezo ranverset,
Hac ar menezyou huel
A vezo abymet.

O tud queiz! da glasq sicour
Pelleac'h e tec'hot-hu?
Allas! n'eus d'en-em recour
Moyen ebed nep-tû;
M'ar cuzit er c'havargnou
Varooc'h e volsennint;
Mar clasquit tyes, camprou,
Var ho quein e quezint.

Bete'n dezerzyou mêmès
An horrol a yelo:

An anevalet goües
Er c'hoajou a yudo :
An dud, an anevalet
Drifyet oll peb unan,
Ar bed antier alarmet,
Er c'hri-forz, er gouelvan.

En Eê an Devaligen
A vezo general;
Collet oll ê sclerigen
An Heaul a dui tenval;
Al Loar quer ruz ha goad,
Ar stered o queza,
An Eou o c'horgellat
O c'hourdrous oll freusa.

Allas! me vel o c'havanç
An diveza termen;
Ne deus mui à esperanç,
Great oll eo gant an den;
Chetu digor an douar
O vomissa flammou;
An tan goall en ê egar
Partout en oll broyou.

Quer buan er mêmês instant
An Eê so anflamet;
Ne deus dre ar firmamant
Nemet tan ha luc'het :
Tan ouc'h traon, tan en ear,
Ar bed oll zo è tan;
Adieu da vuez an douar;
Mar'mic eo peb unan.

E creis an distruch scrijus
A r'an tan, ar flamou,
Chetu an droumpil squltrus
O seni en Eou;

Savit, savit, tud varo,
Oll d'ar varn general;
Deiz an Autrou so hyrio,
Ne deus mui da c'hedal.

D'an ampoent evel un tenn,
An oll ressucitet,
Quer prount hac al luc'heden
A sa-soun zo savet;
Ar c'horfou pur ha santel
Zo meurbet glorius;
Siouas! ar re griminel
Zo vil, horrubl, fleryus.

D'ar mêmès moment ive
Var un trôn à c'hloar,
Chetu leun à vajeste
Jesus-Christ en ear;
Araoc an tron e c'havanç
Ar groas meurbet brillant,
Varlerc'h è rejouissanç
Un arme triomphant.

Diouc'h-tu an oll dud salvet
Tennet gant an Ælez
A vesq an dud reprouvet,
Zo placet à gostes;
A zeou em'an dud fidel
Evel dênved docil;
A gleiz an dud reprouvet
Zo evel bouc'het vil.

O Doue, pehez ran-galon!
Cruella disparti!
A zaou zen, à zaou vignon
Bet'en er mêmès ty;
A ziou c'hoar, à zaou bried,
Tad, mam, ha bugale,

Unan a vezo choaset,
Ha leset eguile.
Mès me vel o tigueri
Levr ar c'hounsciançou;
Chetu o tisolei
Stad an oll galounou;
An den just, an den pec'heur
Oll er stad ma emint,
An oll è levr ar barneur
A vel splem petra int.

Ar vugale direol
Gant o zad hac o mam,
Zo quer sclear hac an heaul
Guelet o buez iffam;
An eil pried a velo
Disurziou ê bried;
Pec'heur ebed ne hallo
Mui cuzet e bec'het.

Pec'heur, pec'heres lubric,
Ma zi-de gant ar vez!
Cètu da vuez impudic,
Da oll fallagriez,
Ar c'hrimou ac'heus nac'het
Oc'h da Dad Confessor,
A vouez an oll discuillet;
O mez, o disenor!

Amâ eat oll en egar
E crio ar pec'heur
Ra zigoro an doüar
D'am lounca var an heur;
Varnon, varnon, Menezyou,
Bruzunit va esquern;
Va c'husit, ô abymou,
E fin fount an ifern.

Mès dec'hu, Eneou fidel,
O pebez levenes!
Guelet oc'h œuvrou santel,
Var al Levr à vues!
Ho yunou, ho pedennou
Ho vertuziou cuzet
Zo gant tud an oll broyou
Patant anavezet,

N'oac'h nemed un hypocrit,
Un hypocrites fall;
Vertuz ebet na mirit
E langach ar bed dall;
Dispriset, humiliet,
Siouas! bet pell amzer,
Chetu c'hui justifiet
E faç ar bed antier,

Sælaouomp oll o parlant
Ar Barneur souveren;
Gant ur vouez douç, consolant,
Un ear contant, laouen,
D'an dud salvet e lavar:
Deut, Eneou benniguet,
Deut guenêu-me d'ar c'hloar
Pell so deoc'h preparet.

Em naoun rei dign da zibri,
Em sec'het da eva;
En ho ty va repui,
Rei dillat d'am guisca,
Em prisoun hac em c'hlénvet
Va bisita a reac'h;
Great oc'h eus-en, em andret,
D'ho nessa pa'r greac'h.

Deut, Eneou trugarezus,
Deut oll gant an eur vad;

Curunennou glorius
A roi deoc'h oll va Zad;
Deut oll eternelamant
Da rén gant an Æles,
Eürus ha triomphant,
En ê Rouantèles.

Goud' evel un tarz-curun
E tro ouc'h an dud daounet;
Gant ur vouez ne ell nicun
Hep drifia ê c'hlevet;
Kit oll eus va bizach,
Oll gant an diaoulou,
An itern eo ho partach,
Da viquen d'ar flammou.

M'emeus bet naoun ha sec'het
Cant gueach è tal ho tor;
Me so bet noas, prisonier,
Estranjour, clan, toc'hor;
Va rebuti a reac'h;
Hep damant na true;
Ho nessa pa rebutac'h,
Em rebutac'h ive.

D'an ampoent ur gorventenn
A flammou furius
O destum oll a vanden,
Gant ur c'hri estlamus,
Ha d'an instant assambles
Chetu-hi en ifernou,
Corf hac ene da jamès,
E creis an tourmanchou.

O termen inconcevabl!
Jamès! eternite!
O disesper effroyabl!
Jamès mui à Zoue!

Evit jamès er prisoun!
Da jamès o lesqui!
Mancout a venn va c'haloun,
Va zeaud a venn sclaci.

Mès c'hui, eneou salvet,
O c'hui zo eürus!
Gant ho corfou benniguet,
Brillant ha glorius,
Chetu c'hui è jouissanç
A varados Doue,
A vezo ho recompanç
Hed an eternite.

O Barados dudius,
Joausdet eternel,
C'hui vezo delicius
D'an dud vad ha Santel;
Da jamès corf hac ene,
Hep poan ebet mui,
Beza eürus gant Doue,
O bonheur! ô dudi.

Nep en devez discouarn,
Clevet, sælaouit mad;
Ho caloun a zo ouarn
Ma na deu da voucâd.
Collet oc'h eus ho squiant,
Ma na ra nep effet
Guiryonezou quen touchant
Var ho speret dallet.

Deiz ho poan rigorius
E viot didrues,
Mès bremâ ô va Jesus,
Ouc'h leun a drugares;
O me fell dign profita
Eus ho truez preзant,

Evit gallout evita
Rigor ho jujamant.
E Sacramant an Aoter,
En ho tabernaclou,
Ouc'h eun oan leun a zouçder,
Un tenzor à c'hraçou;
Enò me oc'h adoro
Ar rest eus va bues;
Enò me a imploro
Bremà ho trugares.

---

## EIZVED CANTIC.

*Clêmou ha disesper an dud daounet, da zeit ar varn goude o setanç.* Var ton : *Ælez un Eè deut d'an doüar.*

D'An deiz diveza eus ar bed,
Pe guen estranch vezo clevet
Ar c'hlemou eus ar re gollet,
Goude ma vezint condaounet!

Cnal a raint à boues-pen
Gant glac'har vras, ha gant anquen;
Autrou Jesus, guir vap Doue,
Ho pet truez ous hon ene.

Ar Barner just a respounto,
O sellet rust meurbet outho;
An or à druez zo serret;
Pelloc'h ne deus pardon ebet.

Gant va goad deoc'h, tud milliguet,
Ar Barados am boa prenet,
M'ar carjac'h beza bet sentet
Ouc'h va lezen deoc'h annoncet.

Me'meus bet ho c'havertisset
Dre voyen predicatoret,
Er retred, hac er Mission,
Hac è meur à occasion.

Mès c'hui och eus-hi dispriset
O terc'hel ato d'ar pec'het;
Pe guer maleurus bennac och,
N'oc'h eus da damal nemed-oc'h.

Va Jesus, Tad à drugares,
Roit deomp-ni ho Rouanteles;
Poc'h eus evidomp oll scuillet
Ho coad sacr, n'hon refusit quet.

Re zivezat em suppliit,
Ha re zivezat e vouelit;
An or à druez, zo serret,
Pell diouzign, tud milliguet

Neuze gant eur c'hlac'har c'huero,
Ar re zaounet oll a gryo,
Adieu eta, Salver ar bed,
Adieu d'ho coad er groas scuillet.

Adieu Ælez, Sent, Sentezet,
Adieu querent ha mignounet.
C'hui a bign joaus en Eevou,
Ha ni a gouez en Ifernou.

Mallos dit, tad, mallos dit, mam,
C'hui so kuiec d'hor foan estlam:
Ra viot da viquen milliguet,
Deffot m'oc'h eus hor c'hourriget.

Mallos dit mignon libertin,
Te zo caos eus va oll chagrin;
Mallos deoc'h, mæstr ha mæstreset,
Deffot n'oc'heus hor c'helennet.

Mallos d'ar c'hartou, d'an dançou,
D'ar c'hoariou, d'an nosveziou;
Mallos d'ar guin ha d'an dud fall;
Zo bet occasion d'nor goal.

Pec'her, pec'heres, ha te gleo
Ar pez a dle padout ato;
Gra pinigen hep differi;
Pe autramant divezat vezi.

---

## NAOVED CANTIC.

*Var ar malheur eternel eus ar 're zaounet.*

Var ton: *Va Doue leun à drugarez.*

O Moment à blijadur, moment à joausdet,
A boan grê tanveat, ha kerquent tremenet;
O pe guer quer e coustit, mar bezit criminel,
Pa ranc an den ho prena dre ur boan eternel!

Eternite à valeur! Ennes eo an termen
Evit beza enouis pa na finis biquen.
Beza da jamès nec'het gant pep seurt malheuriou;
Beza da jamès beuset en ur mor à boanniou.

Beza da jamès ar priz eus à goler Doue;
Beza bepret adversour, siouas! de vajeste,
Beza bepret en trubuil, en spount, hac en horror;
Beza bepret en arrach, en counnar, en furor.

Regreti evit jamès hep obteni pardon,
En em glem evit jamès hep consolacion,
Atao hirvoudi, crial, ha lênva en tourmant,
Hep jamès caout nep sicour na nep soulajamant

Rencout beza da jamès en eun devaligen,
Eleac'h ma vezo eun nos a bado da viquen.
Jamès ne vezo guelet deiz nac heaul o para,
Jamès quen goulou nemet flamou an horrupla.

Eleac'h ne gleffot jamès nemet ar blasphemou;
Jamès nemet el leon-forz, ha ĩuderezou ;
Jamès quen soun, qoeo music nemetar mallloziou
Nemet ar goal he dennou, ar foultr, ar c'hurunou.

O jamès leun à valeur, te zo anquenyus !
O jamès leun à horrol, te zo rigourius !
O jamès leun à vouelvan, te a zo deplorabl !
O jamès leun à arrach, te a zo eftroyabl.

Eternite à doummant ! Eternite à hoan !
Eternite à zizesper ! Eternite à dan !
Hac èn zo den quer calet, ha quer cris à galon!
Na ve dre zot-te mantret gant guir gontricion,

M'ar fel dit eta, pec'heur, ha dide, pec'heres.
Tec'het diouz ur seurt malheur, sonch ennâ alies,
O pratica er bed-mâ pelloc'h ar hinigen ,
Gant aon na daes er bed-all de òber da viquen.

Rac ar voyen da viret na ve red dit disquen
Ebars è punç an ifern da zevi da viquen,
Eo disquen ennâ bemdez o lacat da speret
Da songeal en tourmanchou zo eno preparet.

Va Jesus, ni ho suppli dre ho coad precius;
Na berment e couessemp er jamès malheurus,
Mès grit ma teuimp da veza en ho craç quer fidel,
Ma vezimp eürus da viquen er vuez eternel.

---

## DECVED CANTIC.

*Santimanchou Santes Theresa e quèver ar vuez present hac an ini da zont, evit alumi en hor c'halon un desir bras da vont da velet Doue.*
Var ton : *Guers ar Gananëen.*

P'Eur, va Doue, vezo delivret
Va ene diouz ar chadennou,

Pere, siouas! he dalc'h affliget
Er c'horf-mâ gant cals à boaniou?
P'eur e tuin-me-ta da ziîezel
Ur vüez leun à bep anquen,
Evit mont d'ar vüez eternel
D'ho quelet-hu da virviquen.

O büez hir, ô bües poanyus
Am-eus er bed-mâ da dremen!
Banissamant meurbet anquenyus!
P'eur e velin-me da dremen!
Peur ez quelin-me o finissa!
O beac'h inouus eus va bues!
Allas? ne ran nemet languissa
En eur stad quen dign à drues.

Leun eo ar bed à valignite,
Carguet eo à fallagries;
Ne deus ennâ nemet vanite,
Nemet poan ha tristidigues;
Siouas! un danger perpetuel
Zo ennâ da goll an ene;
Hac en ur bresel continuel
Ema an den ebars ive.

O! prison trist eus va c'horf doüar,
A zalc'h va ene chadennet,
Eleac'h ma zoun atao èn glac'har,
Atao èn aon, atao gemet,
Peur e vezi-de-ta discaret,
Pe zigoret dre ar maro,
Evit ma helligin mont da garet
Ha da velet va Doue d'am bro?

O! va Jesus, leun à vadeles,
Pliget gueneoc'h clevet ouzin,
Oc'h va zenna d'ho Rouanteles,
Evit guenec'hu ma vezin;

C'hui ebquen eo a all contanti
An oll desir eus va c'halon:
Ar bed mâ nemet va zourmanti
Ne ra pelloc'h e pep fæçon.
N'emeus ennâ quen contantamant,
N'emeus quen satisfaccion,
Nemet o souffr peb diézamant,
Pep poan, ha peb affliccion.
Evit plijout dec'hu, va Salver,
Ha disques deoc'h va c'harantes,
Pe vervel, pe souffr da beb amzer,
N'emeus amâ quen volontes,

An horolach o son pa glevan,
E zoun consolet bras meurbet,
O sonjal eo ar vüez trist-mân
Eus à guemen-se diverret,
Hac e tosta ar moment eürus
Ma c'hesperan receo ar c'hraç
Digant va Doue trugarezus
Da vont d'e velet taç-ous-faç.
O Barados, demeuranç eürus
D'an Ælez ha d'an dud fidel,
Gant hon Redemptor carantezus,
Hac ar verc'hes ê vam santel;
O pebes joa! pebes levenes
Eo epâd an eternite,
Beza en eur seurt compagnunes!
N'emeus quen hast nemet da-ze.
Gant ar c'hoant, va Doue, d'ho quelet
En oc'h eürusdet eternel;
Hanc an desir ma veac'h meulet,
E varvan è deflot mervel;
Va c'hassit guaneoc'h hiviziquen,
Evit ma c'hellin ho caret,

Heb aon ebet da veza biquen,
Va Doue, diouzoc'h separet,

## UNNECVET CANTIC.

*E pihini e c'halier à nevez ar bec'heurien da zistrei ouc'h Doue.* Var an ear gallec : *Quoi! j'aurais pu vous amuser.*

O Va Doue, c'hui a zo mad!
Ne ell den e ignori;
Pep tra er bed-mâ en ê stad,
E lavar da bep hini :
Ha couscoude an den dives
Ne sonch quet è quemen-se;
Pe guen dign eff'en à drues,
Queit a ma chom er stad-se.

An eê, ar mor, hac an douar;
Va Doue, oc'h eus crouet :
Evit an den, an oll er goar,
Eo oc'h eus y furmet.
An den gouscoude, tra estoun!
Eo a deu d'oc'h offanci;
Hac en zo mounstr quen dirêzoun
Ountâ da gomparachi?

Va daoulagat squillit daelou,
C'hui va c'halon, hirvoudit,
O consideri dizurziou
Ar grouadurien divrid,
Pere a zuch d'o fassion,
Goas eguet anevalet,
O vouga meues ar rêzon,
Evel pa vent egaret.

Ne zonges quet fur, pec'heur paour,
E teues da goll da ene,
N'eus couscoude arc'hant nac aour
Da rapari ar c'holl-ze.
Ma songes er stad ma veves,
Da galon a ve rannet,
Ha da gundui ur vues neves
Souden e vez rezolvet.

Ma songes piou a offances,
Te a ve digonsolabl;
Ha netra er bed ne gaffes
Eveldod quer mizerabl:
Lavaret a raes, me zo sur,
En zo bras va c'hrueldet,
Da veza, buguel dinatur,
Ous Doue en em revoltet.

Sell en dro dit, hac e veli
Mad-oberou da Groüer;
Ne ouffes quet o niveri
Hac ez pe c'hoant d'e ober.
Penaos eta, va mignon quer,
Et c'helles-te hep scrija,
Outragi un tad quen tener,
A ra evidot pep tra?

Ar grouadurien hep rèzon,
M'ar o deffe ar parlant,
A c'houlenfe punicion,
Enep da gomportamant.
Consider-ta da zallentes,
Antre ennot da-unan,
Ha me c'hassur, e guiriones,
E c'houlenfes chench buan.

Heul ar feiz ac'heus recevet,
Selaou mouez ar rèzoun;

Hac hep mare vezo touchet
Ha mantret oll da galoun,
Lavaret a ri, an ifern
Am'eus mil gueich miritet,
Ha Doue a zeu d'am espern;
Red eo dign-tâ e garet.

Ma pe tanveet an douçder
A zo e servich Doue,
Te lavarre e peb amzer,
E petra e songen-me ?
Ar bed am'eus, siouas ! caret,
Ha n'em'eus cavet ennâ
Nemet poan gorf ha poan speret,
En anzao a ran bremâ.

C'hui ebquen, va Doue, zo mad,
Ha capabl d'hor c'hontanti;
Hep d'oc'h ne gaver e peb stad,
Nemet n'ec'h ha melcony.
Dirac an oll er presegan,
Dre m'am'eus en aproüet;
Ra vezo ar joa à satan,
Gant pep unan saouret.

## DAOUZECVED CANTIC.

*Conversion ar pec'heur ouc'h Doue.* Var an ton : *Un Arc'hel aberz an Autrou.*

MAll bras eo din difazya,
Ha da Zoue en-em renta. (*bis.*)
Scoet en deus Jesus var va dor,
O lavaret dim-me, digor? (*bis.*)

Hoguen penaos e credin-me
Birviquen sellet ouz an Eê ? (*bis.*)
Ruzia bepret a ran gant mez,
Pa zellan ous va ene quæs. (*bis.*)
Pa sonjan emeus offancet
Ar Roue adorabl eus ar bed. (*bis.*)
Ra vezo va c'halon rannet,
Rac beza quement outraget. (*bis.*)
Un Doue quer bras, un Doue quer mad,
Siouas din-me pec'heur ingrad! (*bis.*)
Detesti a ran ar pec'het
Dreist quement drouc a zo er-bed. (*bis.*)
Va mallos a bedan gantâ,
Ha gant ar squeud eus anezâ. (*bis.*)
Gan graç Doue e fell din tec'het
Bete'r maro dious pep pec'het. (*bis.*)
Renonç a ran dan drouc-speret,
D'ar c'hic milliguet, ha d'ar bed. (*bis.*)
Me renonç d'an occazionou
Zo bet quiriec d'am pec'hejou. (*bis.*)
Quitaat a fell din dreist pep tra,
Ar fautou a ran liessa. (*bis.*)
C'hui eo, Jesus, va esperanç,
Ennoc'h ema va oll fiziang. (*bis.*)
Me esper dre ho madeles,
E reot em andret trugares. (*bis.*)
O va Jesus, guir Vap Doue,
Goalc'hit gant ho coad va ene. (*bis.*)
Guerc'hes Vari, Alvocades
Evit an oll pec'heurien guæs. (*bis.*)
Grât, me ho suppli, va escus
Pa zeui d'am barn ho Map Jesus. (*bis.*)

## TRIZECVET CANTIC.

*Regret da veza offanset Doue, ha da veza choumet hep e garet.* Var ar ton : *Songit, den abuset.*

Siouas din! va Doue,
E pep oad, e pep amzer
Ouc'h offanset guanêe,
Ha c'hui quer mad em c'hêver;
Mès perac oc'h offanci
Eleac'h dont d'ho caret?
Pa sonjan em ingrateuri
Eo va c'halon rannet.

Evit ur bligeadur
Vil, dister, ha disprisabl,
Siouas! dre un injur
Quen horrubl, quen detestabl,
Emeus plantet ar gountel
Bete caloun va zad,
Ha dre ur maro cruel.
Lazet va Autrou mad.

Ah! den barbar ma zoun,
Peñaos emeus-me gallet
Çaout biscoas ar galoun
Da ober eur seurt torfet
En oc'h enep, va Doue,
Pini hed va bues,
Oc'h eus bet evidon-me
Quement à drugares.

Gouèlomp, va daoulagat,
N'hon bezet mui quen armou,

Rac ma zoump bet ingrat,
Nemet goulvan ba daelou;
Ah! pec'heurien miserabl,
E pep leac'h meditomp
Pe vete queit oump coupabl,
Muntreurien Doue ma zomp.

Perac na doump-ni quet
Anflammet à garantes,
Evit crouer ar bed,
Hon Roue, hon Tad, hor bues?
Evit un Doue quer charmant,
E vemp bet quer sclacet,
Hac evit traou à neant,
Quen tom, ha quen hastet!

E gared eo ar mad,
Hac ar guir pinvidigues,
Ar rest ne deo ervad
Nemet poan ha paourentes;
Maleürus eo ar vües
Hep carantes Doue,
Leun eo a dristidigues,
Un ifern mêmès e.

Un den a glasq Doue
En em gaff en assuranç,
E pep leac'h e ene
A zo leun à esperanç;
Ha quement poan a andur
Epad e oll vues,
O vortifia an natur,
A blich d'e garantes.

Brema-ta, va Doue,
Me ameus cals à regret,
Ha queus bras em ene,
Rac n'ameus quet ho caret

Mès pelloc'h emeus esper
Gant ho craç, em beo
Carantez en ho quêver,
A'chan bet'er maro.

## PEVARZECVED CANTIC.

*Ar pec'heur penitant hervez speret ar Penitant David, er Salm* Miserere meî Deus.

VA Doue, lenn à drugarez ous ho croüadurien,
Mezo, siouas! ar brassa eus an oll bec'heurien?
Sellit ouzin à druez, impligit em c'hènver
Ho madelez infinit, ho quenta caracter.

Ne ouffet quet niveri ped gueich ha da bet
Oc'heus acordet pardon eus à bep seurt pec'het;
Pardon, pardon, effacit brema evit biken
Roudou Satan em c'halon, caos eus va oll anken

Va goalc'hit, va azgoualc'hit, grit eur c'houez d'ho toare;
Ha peur nerait va ene, ma vezo adarre
Quen agreabl dirazoc'h, eguis pa sortias
Divar font ar vadiziant gant ur santelez vras.

Me vêl bepret va fec'het dirac va daoulagat
Eguis ûr goal anqueler ous va brezelecât :
A boan crê e ven salvet, ma na rit, va Doue,
Eguis miracl em andret, e profit va ene.

C'hui zo test, c'hui zo Barner eus va oll offançou,
Deoc'h hepquen eo refusi, pe receo va daëlou :
Ne viot quet abeguet, cavet viot guirion,
O rei dign graç ha pardon gant guir gontricion.

C'hui a oar oun conce vet e sourcen ar viçou,
Hac e don quent er pec'het eguet em maillurou,
Va mam abars va guenel, ous va c'honceo hepquen,
He deus furmet assamhles ûr pec'heur hac un dan

Var qemen-se gouscoude n'en em excuzan quet;
Me dlie oc'h anaout guirion ha just bepret s
Gant cals à sclerigennou na roit quet da re all,
M'emeus en em gunduet, siouas l e guis un dall.

Autrou, c'hui am arrouzo gant ûr spars precius,
C'hui, am goalc'ho gant ar groas souhet e goad Jesus;
Hac evel-se me vezo dirazoc'h, a dra sur,
Cals guennoc'h eguet an erc'h, hac ê guen dre natur.

Va c'halon gant ar c'hêlou a vezo consolet.
Eur joa vras e devezo o veza pardonnet :
Tridal a raï, ha pelloc'h e tesquo heza fur,
Goude heza het mantret gant mil displijadur.

Distroit, distroit ho pisach divar va offançou,
Liquit-hi en ancounac'h dre oc'h indulgançou,
Mar ho pez sonch anezo, n'ho pezet sonch nemet
Evit ober Goulyou d'o heza effacet.

Chenchit à gren va c'halon, rentit-y pur ha neat,
Ma queffot enny ato un diguemer dereat;
Roit din ur speret nevez a vezo eün ha crê,
Da gass e songezonou rac enep en ho re.

Var hep tra, me o suppli, accordet din ar c'hraç
Na deuot hiquen d'am zeuleur eus à zirac ho faç,
Na da lamet ar hresanç eus ho speret santel,
Digant nep na hell hep-tân ho servicha fidel.

Oll joausdet ar bed-mâzo ber, dister, tromplus;
Roit din ûr joa guinidic à boull calon Jesus ;
Ha m'am pigno d'he sourcen, roit evit appui din
Ar c'hraç à berseveranç da viret na guezin.

Neuze me raï eur guentel dre squer ha dre bropos ;
Me zesquo d'ar bec'heurien oc'h henchou deiz ha nos ;
Ar re muya obstinet a zui d'en em grenna,
Dasquei var boull oc'halon, d'en em gonvertissa

Va Doue Jesus, va Salver, va c'horf ha va speret
Zo bemdez en un duel dangerus din meurbet ;
Liquit justiç entrezo, grit ma vevint e peoc'h ;
Ha me gano mil bennos, ha mil meuleudi deoc'h.

N'emeus na graç na faveur da gomps en ho presanç,
Mès, Autrou, chui oc'h unan a rai va eloquanç,
Digorit va muzellou, desquit d'am zeaud ar stur,
Ha nemet en oc'h enor biquen ne remu sur.

Ma ve question à vadou, d'ar re ma zoun perc'hen,
Emaint evit sacrifiç e creis ho courc'hemen ;
Mès nequet eno emâ ho cuir blijadures,
Ny hon-unan a glasquit, ha non pas hon danves.

Ar sacrifiç a guirit ne de quet un eugen,
Mès un ene anflammet da ober pinigen,
Ur galon leun à c'hlac'har d'ho peza offancet,
Ha leun à humilite a receffot bepret.

Digorit ho madelez, digorit ho touçder
D'hor mam santel an Ilis, hi eo ho pried quer ;
Laquit ar teiz da gresqui, ar garantez da ren,
Ma vevimp oll dizanger dious hon adversourien.

Un deudi vezo neuze guelet och'h Auteriou
Bordet à benitantet carguet à offançou ;
Ar bed-oll, coz ha yaouanc, ous ez em
 deuleur deoc'h,
Da veza corf ha calon oll a-unan guaneoc'h.

## PEMZECVED CANTIC.

*Var ar feiz, elac'h ma zeo comprenet quement zo necesser da gredi evit beza salvet.* Var an ton : *M'hoc'h ador va Doue, va c'hrouer.*

DOue en deveus hor c'hroüet
Evit e anaout, e garet,
E servicha mad er bed-mâ,
Ha bez-en Eê eürus gantâ.

Evit caout an eürusdet-ze,
A bado un eternite,
E-zeus tri zra zo necesser,
E'c'hus ma tesq deomp hor Salver.

Ceto-y amâ, liqnit eves,
Feiz, Esperanç ha Carantes;
Ar re-mâ eo an teir vertuz
A dle hon renta-ni eürus.

D'ar feiz e credomp assuret
Quement en deus Doue propozet
D'e Ilis santel, ha dreizi
Deomp oll er bed-mâ da gredi.

Cheto amâ petra zo red
Da gredi dre ûr feiz parfet;
Selaouit gant attancion,
Hac imprimit-én en ho calon.

Ne deus nemet un Doue ebquen,
Zo à viscoas, da virviquen,
Ur speret pur hac oll barfet
En deus à netra great ar bed.

Ne deus netra cuzet ountâ,
Tout e c'hene, partout ema,
Guelet a ra found ar galoun,
Rac-ze, pec'heur, ho ped aoun.

Tri ferson a zo en Doue,
Distinc an eil dioud eguile;
An Tad, ar Map, ar speret-Glân,
Parfet, ha guir Doue pep-unan.

Mès p'o deus o zri gouscoude
Just ar mêmès divinite,
(Evel m'en desq ar feiz cristen;)
Ne reont nemet un Done epken.

Ar myster-mâ a zo galvet
Myster adorabl an Dreindet;
Petra bennac n'er c'homprenit,
E gredi parfet a renquit.

Edoump oll, siouas! dre'r pec'het,
Esclavourien dan drouc-speret;
Doue'n deus bep truez ouzomp,
Ha roet ur Redemptor deomp.

E Vap evit dont d'or prena,
Zo bet concevet er bed-mâ
Dre vertuz ar speret-Santel,
Hervez comps an Eal Gabriel.

Gant Mari e vam benniguet,
E vam hac hy Guerc'hes bepret,
Oue ganet en eur c'hraou dister,
Er goan, hac er brassa miser.

Ouspen ma zeo-ta guir Doue,
Assambles eo guir den ive ;
An ano zo dezân roêt
A Jesus-Dhrist Salver ar bed.

En eo en effet hor Salver,
Hor victim, hor Pontif, hor sqüer,
Hor pen, hor mestr, hac hon Autrou,
Pastor, ha buez hon eneou.

Nemet dreizâ dirac e Dad
N'ellomp morse beza deuet mad ;
Eptân ennomp nep santeles,
Evidomp nep silvidigues.

Cundüet en deus eur vües
Leun à boan hac à baourentes,
O tisquez deomp eo dre boanyou
E rencomp antren en Eêvou.

Evidomp oll var ar groas
E sacrifiç en em offras ;
Teir heur er groas e oue staguet ;
Ha bete'r maro tourmantet.

E gorf a oue sebelyet,
E ene diountân separet
A zisquennas en ifernou
Da zilivra an eneou.

Da ben tri dervez ma varvas,
Leun à c'hloar e ressuscitas,
Ha da ben daou-uguent dez goude
E pignas triomphant en Ee.

Enô var un tron immortel,
An tu deou d'e Dad eternel,
Eo azezet, egal dezân,
Hac en ur mêmès gloar gantân.

Enò en deus sounch ac'hanomp;
Hac e prepar plaçou deomp;
Enò hon eus dirac hon tad
Un Doue evit hon Alvocad.

Ac'hanò e teui, un devez,
Da varn an dud hac an Ælez;
Neuze da zoun an trompillou
E ressuscito ar chorfou.

Ar re fall a yel da jamès;
Da lesqui e flammou grizyes;
Ar re vad a yel gant Jesus,
Da veza da viquen eürus.

D'ar Pantecost an Ebestel
O devoue ar Speret-Santel
Gant pini eo assistet
An Ilis gant Jesus fountet.

An Ilis a zo compozet
A dud fidel, à Bastoret
Dindan ar pa'r eternel,
Ha dindan ar Pab e viquel.

E meas anisi ne deus quet
A voyen da veza salvet,
Ne ouffe biquen tazia,
Na dre-ze ive hon troumpla.

En Ilis-mâ en deus lèzet
Jesus un tenzor caër meurbet,
Pini eo ar Sacramanchou
A zo leun eus e veritou.

Dreizo ar c'hraç a recevomp;
A gonservomp hac a grescomp,
Ha dreizo c'hoas, m'ar he c'hollomp;
A nevez flam he obtenomp.

Bez'eus seiz Sacramant guirion,
Badiziant, Confirmacion,
Hini an Auter, Pinigen,
Urz, Priadelez, ha Nouen.

Da guenta dre ar Vadiziant
E ves an den rentet exant
Eus ar pec'het originel,
Great cristen, ha da Zoue buguel.

Rei a ra'r Gonfirmacion
Nerz deomp ous an dentacion,
Ha da choum ferm en hon lèzen
A despet d'hon adversourien.

Er Sacramant à binigen
E recever, dre'n absolven,
Remission à bep pec'het
Goude'r Vadiziant coumetet.

Er Sacramant eus an Auter
Emâ Jesus-Christ tout-antier,
Evit mezur hon eneou,
Ha crisqui eno e c'hraçou,

An noüen a deu da lamet
Ar restadou eus ar pec'het;
Crê hon rent da soufr hor poan;
Ha da resista oud Satan.

Ha pa vez profit hon ene,
E ro d'or c'horf yec'het ive;
Rac-se pen-em zanteur goal glan,
E renqueur caout recour dezan.

An Urz eo a ra Beleyen
Da celebri an Oferen,
Ha da zicour an dud fidel
Da vont d'ar vuez eternel.

Etre o daouarn sacr bemdes,
Belec ha Victim assambles,
E ro Jesus er sacrifiç
Gloar d'e Dad, graçou d'e Ilis.

Ar Briadelez a laca
Daou bried christen da veva
En union, e carantes,
Ha da guelen mad o lignes.

Chetu an tenzor excellant
He deus an Ilis Militant,
Hac a fournis dizi graçou
Evit he c'hundui d'an Eêvou

An Ilis a vès diviset
E teir en eur c'horf unisset,
Hac hanvet Ilis Militant,
Ilis Souffrant, ha Triomphant.

En Ilis Militant emâ
An dud fidel er vuez-mâ
Unisset dre'r mêmès lèzen
Ha dre ar mêmès feiz cristen.

Unisset eo c'hoas he memprou
Dre ar mêmès Sacramanchou,
Ha dre'r gommunaute santel
Eus à vadou spirituel.

An Ilis souffrant eo ar re
A zo maro e graç Doue,
Hac er purgator arretet
Da soufr ar boan dleet d'o fec'het

Suffrajou'n Ilis Militant
A ell abregi o aourmant,
Hac o dilivra quent a-ze
Da gaout ar guêl eus à Zoue.

Anfin, an Ilis Triomphant
Eo ar re zo presantamant
O jouissa hac o repos
Er c'hloar emeus ar Barados.

O fedennou santel en ê
Evidomp oll dirac Doue,
A zo dre Jesus hon Autrou
Ur zourcen eus à faveuriou.

Va Doue, houmà eo va c'hreden,
Quent renonç dezi e varfen;
Me a gred c'hoas quement a gred
An Ilis santel ho pried.

Guerc'hes, pedit ho Map Jesus
Da rei ding ar c'hraç precius
Da gredi ferm ha da heuil reiz
All oll articlou eus ar feiz.

## C'HUEZECVED CANTIC.

*Evit elevi hor c'halon è-treze Doue, o Consideri an traou en deveus crouët.* Var an ear gallet ; *Quand le péril est agréable.*

ME ho cleo, hac ho quel o cana;
Petra ganit-hu, laboucet?
Gant Doue ouc'h quer brao furmet,
Me sonch er c'hanit bremâ.

C'hui en ho yez a zeu d'e veuli
E peb carter, hac e peb coat;
Perac na zeu va mouez ingrat
Da imita ho c'hini?

Courach, courach eta laboucet,
Lavarit ato er c'hoajou

Ha partout dre ho musicou,
Doue ra vezo meulet.

Turzunel chast a glem hirvoudus
Varlerc'h ho par, meulit Doue;
Muguedoc'hu e tleffen-me
Clem etre-ze va Jesus.

Canit-en ive Rossignolet;
Assamblés, p'autramant d'ho tro;
Ma c'hallo ouzoc'h an Ecleo
Respont : ra vezo meulet.

En eur beuri, en trezoc'h dènved,
Meulit Jesus ar Pastor mad;
C'hui a so douç hac egarad,
Me zo rust ha debordet.

Peb tra oll a ra e diegues,
Pe a zoug ur froëzen bennac,
Ha me zo ur vezen ingrat
Carguet à lesiregues.

Boquejou caer, c'hui en un dervez
A veleur savet ha maro :
Souden ho coude me varvo,
Ha marteze quent ivez.

Goüaremmou, ha c'hui rivierou,
Meulit an Autrou souveren;
Allas! pep tra oll a dremen
Egus ho tour dre'r prajou.

An dour a ya varzu ar sourcen
P'eus à hini e sortiet;
Ha me ive ne din-me quet
Varzu va Doue biquen?

Mar red ar c'haro d'ar feunteuniou
Gant ar sec'het pa ves presset,

Davidoc'h, va Doue, me red,
Va zoulagit em poaniou.

Æzennic leun à frescadures,
Meulit an Autrou invisibl;
C'hui a zo sioul ha pæsibl;
Ha me leun à follentes.

Mor bras c'hui pa vezit courroucet,
A zisquez deomp dre ho couagou
E tleomp caout aoun rac an Autrou,
Pa hor bez en offancet.

C'hui a zisquez deomp c'hoas e c'hrandeur
Curun horrubl, luc'het ha foultr,
Pa eil, m'ar car lacât e poultr
Hac è ludu ar pec'heur.

Fisianç ameus enoc'h, va Doue,
Besit favorabl em andret;
M'ar emeus cals oc,h offancet,
C'hui eo va zad couscoude.

Trist amzer zo gant glao hac avel,
Goloet à goabr an êvou;
Tristoc'h eo cals an eneou
Goloet à bec'het marvel.

Eguis ma vir ar c'hoabr ive
Na bar an heaul e peb carter,
E vir ar pec'het, va Zalver,
Na bar ho craç em ene.

Pa bar an heaul e ro d'hor chorfou
Sclerigen hac ouspen tomder,
An heaul à justiç hor Salver
A ro mui d'hon eneou.

Al loar en nos a ra deomp guelet,
O chasseal an devaligen;

Ar Verc'hes gant he sclerigen
A chasse nos ar pec'het.

Me a vêl ar stereden joaüs,
A lui diouz vintin ha diouz nos;
P'eur e zin-me d'ho parados
D'ho quelet-hu, va Jesus.

Ra deui assambles an oll astrou,
Hac eus an oabl an oll steret,
Ha quement tra zo dre ar bed
D'ho meuli, ô va Autrou!

Me am be ur joa vras ho velet
Var quement tra zo er bed-mâ
Scrivet patant ar c'homzou-mâ:
Doue ra vezo meulet.

Ya va Doue, da virviquen
Ra viot meulet, enoret,
Glorifiet, hac adoret
Gant an oll grouaduryen.

Grit deomp, va Doue, ni ho suppli,
Ho caret epad hor bûe,
Ma zaimp goud'er maro ive
D'ar barados d'ho meuli.

---

## SEITECVED CANTIC.

*Quelennadurez an dud yaouanc.* **Var an ton ordinal.**

SElaouit, tud yaouanc,
Va c'hellennadures,
Oc'h oad, allas! a zaic
Scol ha descadures:

Clevit eta va c'hentel,
Fur eo meurhet ha santel,
Evit en honestis,
Ha gant an dud enoret,
Ha gant ho Toue caret,
Tremen ho yaouanckis.

Me fell din e carrac'h
Dreist pep tra oc'h enor,
Ha juridic er mirac'h
Evel oc'h ol tenzor:
An aour, an diamanchou
Ar guenet, an talanchou
Evit an dud yaouanc
O deus collet ho enor;
N'o deves mui a zecor,
N'int nemet pry ha fanc.

Ur pez aour dislivet
Collet e oll eclat;
Ur goz fleuren gouenvet
Collet oll e c'hues-mad;
Un den collet e fortun
N'eo anzavet gant nicun;
Dizenor e oll dud;
Mez ar c'hanton, farz ar vro;
Eo an den youanc a ro
Sujet da gaout goal vrud.

Da zervicha'n Autrou
Ferveur, fidelite;
D'ho tud mad-oherou
Respect, docilite;
Gant ho preudeur union,
Oc'h an'oll just, leal, guirion;
Modesty, innoçanç,
Ar burete dreist pep tra,

Chetu aze petra ra
Ho pris, ho tecoranç.

Evit-ta pur miret
Ho cloar, ho meuleudi,
A gorf hac à speret,
Laquit oc'h oll studi.
Da veva gant santeles
Pur ha chast evel Æles;
Tec'hit, techit à grenn
Diouc'h ar pec'het dishonet,
Mêmès diouc'h e squeud funest;
Evel diouc'h ar vocen.

Cassaït an nosveziou
Quiriee da vil bec'het,
Hac ar beilhadegou
A vouaset ha merc'hed;
Enò, siouas l'emâ scol
An dud yaouane direol
Da zisqui lachete,
Mil gomps, mil sonch dishonest,
Mil arves sot, ha mil gest,
Ha mil mechancete.

Cassait ar c'hoariou
D'ar sul d'abardaez,
Hac ar joloriou
Eus al leuriou neves;
Cassait an danç milliguet,
Ar bal excumunuguet;
Liç al lubricite
Eo an danç, ar varrezyou,
Poeson an oll vertuzyou,
Chaffot ar hurete.

Sperejou variant,
Cantartet abuset,

Strinquellou disquiant,
O plac'het divezet;
Trimpal a rit ha bralgal,
Lamet, revolti, fringal;
It, pennou volach,
An ifern goude'r maro
Gant tourmanchou gare
A vezo ho partach.

Cassaït, cassaït c'hoas
An daremprederes
Entre plac'h ha goas,
Hac an discolperes;
Na souffrit nep liberte
Na familiarite;
Dougit evel an tan
An discoursou impudic,
Ar gestou, poccou lubric
Invantet gam Satan.

Jamès relacion
Gant goal gamaradet;
Na goal occazion,
Pa veac'h cant gueich pedet;
Na glasquit ha na souffrit;
Allas! siouas! m'ar er grit,
Adieu! adieu deoc'h;
An danger nep a garo;
Enna gavo e varo,
Ne deus netra surroc'h.

Mêmès ar pardoniou
Gueichal institnet
Da ober pedennou
Gant mui à barfetet,
Da gana meulodiou,
Da imita vertuziou

Guir vignonet Jesus;
Ar pardoniou, tra eston!
Zo bremâ e mil fæçon
D'an dud yaouanc chansus.

Allas! ar vanite
Ha debauch ar voutail,
Ar guriosite
Da velet cant marvail,
Douetus pourmen ha redet
Ober rên amourousdet,
Heul an danç har ar soun,
Va Doue, piou er c'hrête?
Cetu petra, couscoude,
A gaç cals d'ar Pardoun.

O Aoutrou Souveren,
A vel, a oar pep tra,
Piou a ouffe compren,
Siouas! an drouc a ra
An disurzyou-ze fatal?
Ped goal exempl! ped scandal!
Ped profanacion!
Ped malheur er famillou!
Ha ped sujet à zaeloul
Ha ped daonacion!

O Tadou ha Mamou,
Dre'r gomplezanç funest
Da heul goal gustumou,
E c'hastennit cabest
Var o mouë d'ho pugale;
An eil rum hac eguile
Assambles e veuzit,
Bugale, Mamou, Tadou,
En ifern à diadou,
Assambles e quezit.

Clevit, Tadou, Mamou,
O tremen, me ho ped,
Ur gueric pe zaou
A gousecanç meurbet;
Dalc'hit var ho pugale,
Ha grit eün dezo bale;
Mam a re lez he merc'h
A vezo mam reuseudic;
Tad a re lez e vabic
A vouelou var e lerc'h.

Pep tra tout er bed-mâ,
En e gondicion,
Evit e zigama,
A ranc correccion.
Ar c'hoad a ranc ar vonc'hal,
An ouarn ar Marichal,
Crouadur guyalenn;
E recour eo touch dezan,
E goll espern anêzan,
E vuez eo ê guelenn.

O ! eürus an tad
A zuch e grouadur;
Va bennos d'ar vam vad
A zavo ûr verc'h fur;
Ur map, ûr verc'h vertuzus
A zo d'o zud eürus,
Er gozni eur voalen,
E peb amzer ho enor,
Ho flijadur, ho zenzor,
En Eê ho c'hurunen.

Eus va instruccion,
O ! rud yaouanc, bremâ;
Evit conclusion,
Clevit mad queme-mâ;

Ha c'hui a enteur miret
Pur bo corf hac ho speret,
Clevit, clevit eta;
Lacat evez, ha tec'het
Diouc'h dangeriou ar.pec'het,
Chetu'r voyen guenta.

Taolit eus ho speret
Pront ar goal songezon,
Dalc'hit outi serret
Bepret dor ho calon;
Endra m'er serpant bian
Bruzunit e benn buan.
Allas! oc'h invori,
E savo en un instant.
Er serpantic da serpant
Evit ho tevori.

Fragil hac izomec,
Supplit hon Aoutrou
A zo oll c'halloudec,
Da rei deoc'h sicourou.
Ho pezet ato memor
Eo e zaoulagat digor
Varnoc'h ato bep tro;
Evel Suzanna gueichall,
Diouc'h insultou an dud fall
Ar zonch-ze ho miro.

M'ar pad an drouc-speret
D'ho tenti gant arrach,
Ho pet ive bepret
Da gombati courach;
M'ar deu'n dud, oc'h youlou;
En tu gant an diaoulou,
Da revolti ouzoc'h,
Var bouès ate resista,

Fidi Doue d'oc'h assista,
Ar victor zo deoc'h.

Bep mis covessaït
Gant guir gontricion;
Ha bep mis tostaït
Gant guir devocion
Ouc'h Taol sacr an Oan Doue,
Guir sourcen ar burete,
E zouten, e decor;
Mès tostaït gant an assant
Eus eur C'honfessour prudant,
Jamès diouc'h oc'h humor.

Ho pet devocion
D'ar Verc'hes glorius,
Eus he froteccion
Ar gallout precius
E pep amser reclamit,
E pep danger goulennit:
Fidel nep a vezo
D'he c'haret, d'he servicha,
D'he fidi, d'he imita,
Biquen ne berisso.

C'hoas emeus un avis
Abars peur finissa,
Da rei deoc'h, yaouanckis,
Eus oc'h heur diveza
Ar memor en ho speret
Imprimit, dalc'hit bepret,
Ha m'oc'h assur certen,
An distera sotoni,
An distera falloni
Ne reot jamès biquen.

## TRIVOAC'HVED CANTIC.

*E pihini ec'h expliquer meur a ræson evit pere e tijenner an dançou.* Var ton ; *Guers Catel gollet.*

CLevit, tud yaouanc, me ho ped,
Perac tra e zeo diffennet
Ne redot biquen d'an dançou,
M'ar c'hoantait mont d'an Eêvou.

Ar c'huec'hvet Gourc'hemen Doue
A zifen al lubricite ;
Piou'an danseur, an danseures
A bratic ervad ar furnes ?

Piou a gounto pet songezon,
Pet sell, pet comps, pet accion
A ra prest coll e innoçanç
Da guement den a ya red d'an danç.

An diaoul a ya en dro
Buan'och eget ar c'haro,
Hac a c'huez crê e peb-unan
Eus al lubricite an tan.

Potret ha merc'het o lamet,
Pa vent tout Sent ha Sentezet,
An drouc-speret ne baouezo
Tud lubric oll quen n'o rento.

Un den fur, m'ar boa biscoas,
Salomon eo, ûr Roue bras,
A ro un avis mad meurbet,
Laquit-en doun en ho speret.

Tec'hit crenn diouc'h un danseres,
Tec'hit diouc'h he c'hompagnunes ;

A-nez, emezan, emeus aoun
Na ve caos d'ho perdicion.

Mellezour ar baciantet,
Job gant Doue quen eprouvet;
A zisquez deomp dre e gomzou
Pe guen funest eo an dançou.

Bragal a reont gant soneurien,
Couls ve lavaret bourrevien,
Hoguen nebeut goude o joa,
Chetu indi'n ifern o vouela.

Clevit breman an Doctoret,
An tadou santel benniguet,
O preseg enep an dançou
So quiriec da gals pec'hejou.

Sant Ambroas an Doctor divin;
A gonvertissas Augustin,
Dre un transport à garantes,
A explic deoc'h ho sollentez.

Danç, m'ar fell dit, te grec infam,
Mès c'hui, emezan, grec divlam,
Desquit d'ho tud servich Doue,
Non pas coll en danç ho ene.

Sant Chrisostom a lavar deomp
Piou da vestr a guemeromp
Pa zaremp redomp an dançou,
Songit er-vad en e gomzou.

E creis an danz, eme'n Doctor,
E plant an diaoul e gador;
Enò e ro e guentelliou
Da zaoni cals à eneou.

Sant Augustin c'hoas a lavar
E ve guel arat an douar,

Pe neza d'ar Gouëliou miret,
Quent eguet d'an dançou redet.

Sant Ephrem zo an diveza
A zisclerio deomp perac tra
Ne dal netra'n tout an dançou
Nemet da zouguen malheuriou.

An danç zo eun devaligen
D'ar goaset enni a antren
D'ar merc'het ûr berdicion,
Ha d'an oll un daonacion.

Ur fest bras eo d'an drouc-speret
Ur c'lac'har vras d'an oll Ælet,
Pere a vel o Mestr Jesus
Baffouet dre vil fæçon mezus.

Allas! allas! Tadou santel,
Caër oc'h eus bet preseg huel
Enep an dançou milliguet,
Bepret e zint darempredet.

Deus, Catel gollet, eus an tân;
Var da dro chadennou Satan;
Deus da-unan da lavaret
Evit an danç e zout daounet.

Ha te muntreres cris meurbet,
Da Yan Badezour benniguet,
Sorti eus à greis ar flammou
Da gonta deomp da valheuriou.

An danç en deus great dibenna
Eus ar Brofetet ar brassa:
Pen un den leun à santelez
A so bet pris un danserez.

Ar guriosite da velet
C'hoariou ar Zichimet

A reas da Zina plac'h parfet
Beza ganto dishenoret.

Tud arraget gant an dançou,
Petra eo ho songézonou ?
Pa glevit an exemplou-mâ,
Ha ne dleffac'h-hu quet scrija ?

Ar mêmès Doue a offansit
Ar mêmès setanç gortozit.
Er bed-mâ sur, pe er bed-all ;
Punisset viot evit dançal.

En hano Jesus ha Mari,
Ho pet truez me ho suppli
Ous oc'h eneou o deus coustet
Da Jesus e oll c'hoad scuillet.

E leac'h monet da ebata,
Deut gant Madalen da vouéla ;
Deut ganti da ober caôn
D'ho Salver en e bassion.

Ho taelou ne badint quet pell ;
He joa vezo eternel,
Joa ar bed-mâ ne deo netra ;
Joa ar bed-all eo ar c'haéra.

## NAONTECVED CANTIC.

### Guers ar Vezventi.

Var ton : *Ur Cyn-gris er mis-mâ ;* pe *Sœlaouit, tud yaouanc.*

SÆlaouit, Christenien,
Ha paour ha pinvidic,
Dreist oll, c'hui mezieuryen,
Clevit mad va C'hantic ;

Oud an oll e general,
Ouzoc'h-hu ispical
E comzan, ô mezyeur,
Da zesqui deoc'h detesti
Dreist pep drouc ar vezventi
Sourcen à vil malheur.

Tra iffam, tra udur,
Viç excumunuguet,
Dizenor an natur,
Mezventi milliguet,
Ne deus hano na langach
A exprime da ravach;
Caos oud da vil mallos,
Caos da vil c'holl; coll danves;
Coll an enor, ar vues,
Ha coll ar barados.

Allas! ya, va breur,
Oc'h heul ar vezventi,
(E doui a helleur)
D'ar bas e zai ho ty.
Ho tud coz o doa danves;
Leve, commerç, tyegues;
C'hui souden reusudic,
Oc'h oll danvez foranet,
A ranco clasq ho pouet
Evel ar map prodic.

Evel ur bouill-moguet
A ya gant an avel,
Pe sounch un den cousquet
N'er gued qued da sevel;
Gant ur mezyer demêmès
E tismant e diegues
Quasi en ur momet;
Teusi oll a ra ganta,

Pa istimeur nebeuta ;
E dy so goulloet.

D'am zy à zaou valheur
Ma ranquen choas unan,
Tan goall, pe ur mezyeur ;
Me choasse quent an tan :
An tan goall en devoro,
Ha te, mezyeur, en debro ;
Mein, ludu, fount va zy
Varlec'h an tan a gaveur ;
Var da lerc'h te trezenneur,
A veac'h e choum al ly.

Daou zervez goud'an tan
En deus great va ruin,
Ha me siouas ! paour-glan ;
Me gousco dichagrin.
Ur mezyer endra bado,
A rai chagrin din ato :
Aneval diræsoun,
Lounca'rai va oll danvez ;
Va goal-dreti didruez,
Ha ranna va c'haloun.

Pebez croas, va Doue,
Eo sord grec ur mezyeur ?
Tud queiz, e vugale,
C'hui so trist ho malheur !
Caer oc'h eus poanya, espern,
Suna'ra mel oc'h esquern,
Gant ho coad eo ruzyet
Ar guin a ev ar gourmant ;
Ho substanç antièrament
So gantâ devoret.

Nebeut eo coll danve,
Preciussoc'h tensor

A golleur choas ive,
Me goms eus an enor ;
Allas ! m'ar douc'h ur mezyeur,
D'eus ac'hanoc'h pa gomseur ;
Paour queas, great eo ho trô.
N'ouc'h nemet un divezet
Gant peb-unan dispriset,
Mez, fablen, c'hoars ar vrô.

Pebez direolamant
E touez Christenyen ! .
Heaul eus ar firmamant,
Cuzit ho sclerigen ;
Ouzoc'h e comzan, merc'hed,
Mez a meus o lavaret
Ur vaoues mezyries,
Mezyeres ! ô vileni !
Piou a gredre've hini,
Ma n'er guellet bemdez ?

Gueichal-goz hon Tadou
Tud experimantet
Dioud ar pronosticou,
O deus e lavaret ;
Bez'eus tri zra, emezo,
Da zisfizyout anezo
Techet bras da voal fin ;
Heaul a zavo re vintin
Merc'h a vouezo al latin ;
Grec a garo ar guin.

Bezit den à squiant,
Huel à galité ;
O ped pep seurt talant,
Pep seurt habilite ;
Bezit goas, bezit maoues,
M'ar d'ouc'h mezyeur, mezyeures

Adieu d'hoc'h hano mad;
Ho talanchou zo collet,
Ho sclerigen eclypset,
Duet oc'h oll echat.

Ur mad all precius
Ar yec'het ar vue,
Dre ho tebauch meztus
A berisso ive.
Penaos herzel o vervi?
Hirio leun bete crevi,
Ar rest eus ar sizun
Hep mui esquen da veva,
Distrounquet, beac'h o treina,
Rancout glaouri o yun.

A bed goall accidant
A bed barrad clènvent,
Continuellamant
Dre ar guin arrüet?
Darn a zo beuzet mezo,
Darn en hent cavet maro,
Sclacet gant ar rou;
Darn all o gouzouc torret,
Darn gant all lamou brevet,
Massacret à daolyou.

Ne de quet heb rèsoun
E layar ar Scritur,
E za da anaoun
Abars poent an natur,
Cals a dud unicamant
Dre o mesventi gourmant;
Allas! pa ve à zir
Pe à ziamant calet,
Ur c'horf evelse tretet
N'ouffe quet padout hir.

Goude tout coll danvez
A zo ur c'holl dister ;
An enor, ar vuez
Zo traou à ver-amzer ;
Ar c'holl bras, o va Doue ;
Eo ar c'holl eus an ene,
Malheur ar malheuriou,
Chètu couscoude certen
An effet, hac an termen
Eus ar mezventiou.

Penaos biquen-jamès
En-em savetei ?
Dre natur eo mêmès
Pec'het marvel mezvi.
Ha veac'h divlam à hent-all,
Defot ebet, na tech fall ;
Quen viç nemet mezvi ;
Ar vezventi e unan
O taolo e creis an tan
Da viquen da zevi.

Mès ar viç-mâ fatal,
Ouc'h pen ma zeo pec'het
Zo ur viç capital
Gant cant viç all heulyet ;
Impiete, goal langach,
Laëronci, libertinach,
N'eus netra quen indin,
N'eus torfet quen detestabl
Ne deo anezan capabl
Ur mezyer dre ar guin.

En andret e Zoue
Difeis, ha direspet,
A veac'h de Vajeste
E rent dever ebet.

Tatineur ar mysteriou,
Profanateur ar Sulyou,
E goff eo e Zoue,
An davarn eo e Ilis,
Ar guin eo e sacrifiç,
E beden cant sacre.

En andret e nessa
Leun à fallagriez,
O prena, o verza
E ra cant tromplerez.
Artisan, eo affronter,
Den à bluen, faossounyer;
Servicher, ho laero,
Tad eo, tad cruel meurbet,
Pried, muntreur e bried,
Culator, ho tebro.

Brassa drouc a ouffe
Beza great d'an nessa.
Eo daouni e ene
Ous e scandaliza.
O, siouas! da bed hini
Eo quiriec d'en-em zaoni
Ur mezyer malheürus!
D'e dud, de amezeyen,
Consortet, tavarneuryen,
D'an oll eo scandalus.

C'hoas ennâ e unan,
En e oll squanchou,
Un trezenneur foran
Ne deo nemet viçou:
Speret revolt, ourgouillus,
Teaud fall, humor-colerus;
Penn calet, heritic,
Fallacr en e zesirou,

Bavart en e ziscoursou ,
Corf ha speret lubric.

C'hoas ma ve esperanç
D'e velet o furat ;
Ma teuffe temperanç
Dezan gant an oad :
Hoguen ar c'hountroll , siouas !
O cossaat e teu goass ;
Evel un den tropic ,
Dre ma c'halter da eva ,
Nemet alteri ne ra
Mu -oc'h-mui e kic.

Ne de quet na bellit
'Amanti ho püez ;
Evit cheinch ne vanquit
Nemet à volontez ;
Evit parea bo clènvet
N'eus affer à guen remed
Nemet ebquen unan ;
Trouc'hit d'an drouc e c'hrizyen ,
D'ar guin renoncit à gren ;
Pare ouc'h quer buan.

Allas ! an disparti
A vezo sur poanyus ;
Sur e coust coumbati
Oud un tech vicius ;
Mès m'ar deo rust ar goumbat ,
Un dra ret eo , soungit mat.
Eus à zaou dra unan ,
Ar Barados mar trec'hit ,
Pe an ifern mar cedit ,
Pe ar victor , pe an tan.

Alon , alon , va breur ,
Courach d'en-em recour ,

Suppliit gant ferveur
An Autrou d'ho sicour;
Gant feiz hac humilite
Pedit Mari Mam Doue;
Daou dra, pidi, tec'het;
Pidi fervant an Autrou,
Tec'het diouc'h dangerou,
Grit-en hac ouc'h salvet.

O! va Doue, poent eo,
Me renonç d'am malheur;
M'er promet deoc'h hyrio
Ne vezin mui mezyeur.
Va soutenit, va Salver,
Ma vezin fidel d'am guer.
Eleac'h va debauchou,
Me raï pinigen galet;
Me souffro naoun ha sec'het,
Sicour dın, ô Autrou.

## UGUENVED CANTIC.

*Enep al leou-douet, jarneou, sacreou, goal langach, etc.* Var ton : *Songit den abuset.*

ARrêt, touer-doue!
Tao, jarneer exécrapl;
Respet ar Vajeste
Eus an Autrou adorabl;
Sounch eo da Roue an Eeou
E rez, Siouas! outraich
Bemdez dre da jarneou
Ha da leou sacrilaich.

Un dra terrupl eo
E teue un den badezet

Da gomps à un Doue heo
Dre langach quen direspet,
Biquen jamès ne gred-che
Ur payen divades
Gueichall treti er c'his-se
E idol coad mêmes.

O! sacrëer ingrat,
Perac leusquel sacreou
Ouc'h un Doue zo quer mad,
A ro dit pep seurt graçou?
Da vestr, da Autrou eo,
Da Dad carantezus;
Perac-ta ouc'h e ano
Beza quer furius?

C'hui ro din, va Doue,
Ha va buëz, ha va bevanç?
Va c'horf ha va ene
A dle deoc'h oll o substanç,
Oll e zoun o tonesoun;
N'oun netra m'am lessac'h;
Penaos-ta caout ar galoun
D'ho sacreal ha d'ho nac'h.

Sacrëer revoltet,
Da sacreou execrapl,
Jarnëer trelaichet,
Da jarneou effroyabl
Zo langach an diaoulou
En arrach, en alter,
Invantet en ifernou
E creis an dizesper.

Guir imach an ivern
Zo e ty ur sacrër;
Enò respet, espern
Caout evit den ne ouzer,

Tad ha mam ha bugale,
Plac'het ha mevellou,
An eil a ro d'eguile
A bep seurt mallozyou.

Quenta à zesq enò
Ur c'hrouadur miserabl
Eo blasphemi'n ano
Eus e grouer adorabl.
N'oar na *Pater* nac *Ave*;
Ha couscoude dejà
N'eus mallos, blasphem, sacre,
N'oar oll ho vomissa.

An deiz m'e badezet
Terri pen da grouadur
Ma ve dit proposet,
Ha t'er grae, tad dinatur?
Couscoude n'ouffes muntri
Nemet e gorf neuse;
O tesqui dezan sacri,
E vuntres e ene.

Dre venediction
'Ar Briadelez santel,
Ar gonsolation
Ac'heus da gaout ur buguel;
Ha bremà, mam detestapl,
En escumunuguez;
Ha mil mallos execrapl
Varnezà a laosquez.

Ur c'hrouadur bian
Goude graç e vadizyant,
Zo templ ar Speret-Glan
Leun à c'hraçou ravissant;
Ur mempr pur eo da Jesus;
Ha c'hui, tadou, mamou,

En ho coler furius
En ro d'an diaoulou.

Ho langach debordet
A roffe leac'h da sonjal,
Tud fall, oc'h possedet
Gant ar speret infernal;
Ret ho pe cals hèzoun
Ganta diouc'h m'er galvit;
Hac anect eo ho mignoun
Quellies er pedit.

Me gred diouc'h ar mintin
E rit manyer da ober
Peden d'an Tad divin
O lavaret ho *Pater*
Mès ar rest an deiz goude
Bep guer à boues ho penn
An diaoul hac ar sacre
Ha ne, quet ho peden?

Penaos, o va Doue,
D'an nôs en-em bresanti
Dirac ho majeste,
En esperanç ho pidi
Gant un teaud en deus laosquet
Liessoc'h à vallos
Eguet à heur a zo sounet
Eus ar mintin d'an nôs?

Penaos, ô va Salver!
E credte biquen un den
Tostaat oc'h an Auter
Da Basq, d'ar Gouelyou solenn.
Da receo ho corf divin
Var un teaud sacrilaich,
En ur guenou quen indin,
Leun à vavardiach?

Great oc'h eus, va Doue,
Va zeaud d'o clorifia;
Penaos-ta goude-ze
D'ho sacreal e implija?
Na penaos e c'hesperren
Goude va sacreou
Em choassac'h da vinizien
Oc'h ano en Eeou?

Penaos deiz ar maro
Debat ouc'h an drouc-speret?
Den fall, a lavaro,
Cant gueich ec'h eus va galvet.
Dalc'het oun bet re hir amzer,
An taol-mâ e teuan;
N'ez pezo mui à garter,
Guenéen e teui bremàn.

Ouc'h eur veich ma pedes
Da Dad eveus an Eeou,
Oouspen dec e c'halves
An diaoul, an diaoulou;
Bemdes e nac'hes Doue,
E pedes e vallos,
Ha te gredte goude
Goulen e Varados?

Pep seurt goall lezaniou,
An arrach, hac an egar;
Pep seurt goall bedennou,
Ra zigorche an douar. . . . . : :
An ivern, daonation,
An tanfoultr da zevi. . . . . : :
Oa da gonversacion;
Hyrio oll o c'havi.

Ha te gredte, fallacr,
Brema invoqi Jesus?

Na pidi e Vam sacr
Ar Verc'hes trugarezus ?
Bemdez c'houlou hep respet
O hanyou venerapl
Ac'heus tretet, profanet
Evel traou disprizapl.

Bep guêr en da c'hinou
Ezedo ar feiz gristen,
Mès èn da oberou
N'oud bet nemet ur payen ;
Ha toui ha parjuri
Quasi bep guêr bemdes
Hac à farç, hac à zevri,
Chetu da oll vues.

O ! rebechou c'huero,
Mès, siouas ! re veritet,
En heur eus ar maro
C'hui vezo trist da glevet !
O touer, ha toueres,
Soungit, soungit amâ
Ha c'hui a ve bep. encres
Ma vent great deoc'h bremâ.

Songit eo arruêt
An heur eus ho tremenvan ;
Chêtu c'hui accuset
A vil jarne gant Satan,
En bo creis ho consciang
O rebeich deoc'h ive ;
Pe seurt e ve ho setanç
Ma varfac'h er stad-se ?

E quememâ soungit
A barfeded, toueryen ;
Bezit fur, ha ehenchit,
Ha grit ur guir binigen.

Ar c'homzou-ze detestapl
A rit fae varnezo;
Ho rento tud mizerapl;
Crenit, crenit razo.

## UNAN-VAR-N'UGUENT CANTIC.

*Enep an excusou vean an Doueryen-Doue.*

Var an mêmès ton.

VAr ho poan quemeret,
Toueryen, e pretantit
Escusi ho pec'het;
Allas! lourd en em droumplit;
Countroll da ziminui
Maliç pec'hejou'n dud,
E c'hresqi mui-ouc'h-mui
A ra'r goall habitud.

Fallout a ra deoc'h c'hoas
Caout escus en ho coler;
Mès ho jarneou so goas
Pa jarneit dre iuper;
Ho coler zo ur pec'het,
Pec'het all ho charne;
Doubl eo-ta ar c'hrevusdet,
Hac ar pec'het neuze.

Ma sourche deoc'h e veac'h
Escuset dre exemplou
An dud all a gleffac'h
Sujet d'ar mêmès comzou,
Allas! null eo oc'h escus;
Exemplou an dud fall
Biscoas n'o doue ar vertus
Da escusi den all.

Ur circonstanç neves
Da beur gresqi ar pec'het,
E zeo mêmes hounnes
Ar goal exempl zo roet.
Goal exempl en ur c'harter,
Ou'ch e guntunui
A ra hed an oll amzer
D'ar viç perpetui.

Da souten oc'h escus;
Martese e pretantit
Ne de quet quer grevus
Al langach a livirit,
Abaoue p'eur, va Doue;
Eo eta permettet
Blasphemi ho Majeste
E doare tud daonet?

Me gret e lavarot
E jarneit hep e sonjeal;
Pe c'hoas ec'h ajoutot
Ne songit nemet farçal;
Ne dleit-hu quet à zevri
Sounjal en ho comzoo?
Ha c'hui falfe deoc'h c'hoari
Divar goust an Autrou?

Facil, un escus all
Eo nemet estropia
Ne rit ho comzou fall
Dre an anter peurvuya;
Mès pa zint en o antier
Termenyou direspet,
Perac eus à anter-guer
D'ho Toue o lavaret?

Diouc'h oc'h esperianç
Barnit a c'hui ve couutant

Ma tene en ho presanç
Ur re bennac insolant
Dre dreus-gomps d'ho maltreti,
Pe dre langachou cûz,
C'hui ouffe e suporti,
Na caout mad e escus?

Ous an traou ho tyès;
Eme c'hui, e jarneit;
An Autrou Doue jamès
Offansi ne bretantit.
Oguen m'er goulen ouzoc'h,
Ha rèsounapl e ve,
Pa raï traou all poan deoc'h,
Mont d'attaqui Doue?

Oguen e droug ehet,
C'hoas, eme c'hui, ne songit;
Ha rac-se n'ouffet quet
Blam ar pez a livirit;
Mès ho compzou-seulamant,
Hep goal intancion,
N'int-hi quet compzou chocant,
Dign à bunicion?

Teir gueich èn un nosves
Gueichall Per a jarneas;
Ar rest eus e vues
D'e dri jarne e vouëlas;
Penaos-ta cridi goude,
Jarnèer revoltet,
E cant ha cant mil jarne
Ne ve pec'het ebet?

Inutil bras eo
Clasq escuzou davantach,
Den sur ne approuvo
Ho charneou, ho koal langach;

N'eus mui nemet ur voyen
Evit beza divlam ;
Cheinch hac ober pinigen
Eus ho langach iffam.

O va zeaud, gouêz ervad
Oud crouet gant va Doue
Evit trugarecât
Ha meuli e Vajeste ;
Evit goulen e c'hraçou
Amâ var an douar,
Ha cana meulodiou
Da jamès èr c'hloar.

Music melodius
A gan ar Sent er joa,
Va langach outrajus
Am rent indign d'ho cana :
Mès à hiryo m'er promet,
Biquen mui, va Done,
Eus va fenn ne vez clevet
Na mallos, na jarne.

## EIL-VAR-N'UGUENT CANTIC.

GUERS AR BASSION.

*Var an ton ancien.*

ÆLes an Eê, deut d'an doüar,
Disquennit var Menez Calvar,
Da ober caon d'hor Salver
Pa na gar ar bed e ober.

Me ho ped, Sant Micqel eürus,
Ha dreist an oll, c'hui Mam Jesus,
Obtenit deomp eur c'heus santel,
Da vouela e varo cruel,

Hor c'halon a dleffe ranna
Gant ûr c'hlac'har an estrancha,
O consideri e boanniou,
Hac o velet e c'houliou.

Sellit, pec'heurien, ous ho Tad,
Sellit maro e zaoulagad,
Ha gant ar spern treuzet e ben,
Antreet ennan bete'n empen.

Sellit e faç quer leun à c'hoad,
Sellit e zaou zourn, e zaou droad,
A zo staguet gant an tachou
Forget bed gant bo pec'hejou.

Sellit e gostes goulet,
Sellit e gorf crucifiet;
M'ar er guel ho calon hep queus,
Ez-eo great à zir, ma na deus.

An doüar a zeu da grena,
Ar vein a zeu d'en-em frailla;
An heaul, al loar, ac ar steret
A gus ho faç gant ar regret.

Ha c'hui, pec'heurien obstinet,
Na rit seblant, na cas ebet,
Evit guelet maro ho Roüe,
Ho Tad, ho Salver, ho Toüe.

Goas ouc'h eguet e vourrevien
Goas ouc'h eguet ar yuzevien;
Rac darn anezo pa varvas,
A oue touchet gant eur c'heus bras.

Ar re-ze n'en anayent quet,
O songeal oa ûr fals Profet;
Mès c'hui, pec'heur, c'hui en êne
C'hui oar e zeo guir Vap Doue.

Quement pec'het marvel a rit,
Oud ar groas, cruel, er staguit,
Ha digueri à nevez flam
E c'houliou, pebes estlam;

M'ar oc'h eus ountan nep trues
Chenchit bremâ ho coal vues,
Chenchit, pec'heur, chenchit affo;
Hac e dourmanchou a zesso.

Grit oc'h examin diligeant,
Goulennit pardon fervamant,
Grit prest ûr guir gonfession
Gant ar brassa contricion.

It den-em reconcilia
Hep differi gant ho nessa;
Grit dezan restitucion,
Ha quitait an occazion.

O pidi, o rei aluzen,
O yun, och ober pinigen
E consolot ho Tad Jesus
En e Bassion truezus.

Ha c'hui va Salver, va Doue,
Pa zeui ar maro deomp ive,
Hon recevit, ni ho suppli,
E mesq an Æles d'ho meuli.

## TREDE-VAR-N'UGUENT CANTIC.

VAR AR MÊMÊS SUJET :

Var an ton gallec : *Des Folies d'Espagne.*

UN den touchet dre garantez ouc'h Jesus
Maro er Groas evit an den pec'heur,
O! emezan, va faut-me a so eurus,
Pa he deus un Doue evit reparateur,

Ha possubl ve, va Salver, ha va bues,
E veac'h maro evit hor pec'hejou,
Ha n'hor be quet ouzoc'h an anaoudègues
A veritit dre ho mad-oberou!

Sell, den mechant, staguet er groas e vemprou,
E c'hoad scuillet evit dont d'as coalc'hi;
Sell peguement à boan hac à dourmanchou
En deus souffret evit da savetei.

E dourmanchou ne dint quet cuzet ouzit,
Dreizo ar mein zo bet en-em fraillet;
Hac èn ouy-je souffr quent evit da chounit?
Ha t'hoas e zout ingrat ounta bepret.

Te vel maro an Doue en deus da groüet,
Dre da grimou te zo bet e voureo,
Ha c'hoas ne deo morse da galoun touchet;
Quent-se ne res nemet pec'hi bep tro.

O! va Jesus, grit eta, ni ho suppli,
Ma vezo leunn hor c'haloun à regret,
Rac ma zoump deut quen terrupl d'oc'h offanci,
Ha ma zoump bet quer cris, en oc'h andreč.

Ar bed zo deut rac ho maro da grena;
Grit ma creno gant queüz hor c'halonou,
Ha gant ar vein grit ma teuint d'en em ranna.
Pa zoump, siouas! quiriec d'ho tourmanchou.

Cunduit pelloc'h, va Salver, hor c'hamejou,
Pardounit deomp an amzer tremenet;
Na bermettit e tistroemp d'hor pec'hejou,
Grit dre ho craç m'ho servichimp bepret.

Fizyanç hon eus, va Doue, en ho madèles,
P'oc'h eus quement andurer evidomp,
Ne glasquit quen nemet ober trugares;
Ennoc'h eta ebquen e c'hesperomp.

Evidoc'hu ebquen e c'habandounomp
Vaniteou ar bed faos ha tromplus,
Dec'hu ebquen, va Jesus, en-em roomp,
Dreizoc'h en Eê ra vezimp oll eurus.

## PEVARE-VAR-N'UGUENT CANTIC.

*Santimanchou ur guir Gristen e tal croas ar Mission.* Var an ear gallec : *Mon cœur charmé de sa chaîne.*

E Tal ho Croas leun à anquen,
Goude va follentezyou,
Ho treid, evel ar Vadalen,
A voualc'hin gant va daelou;
Jesus, Jesus,
A bep graç oun indin certen,
Pardoun, pardoun, va Jesus.

M'ar cri ho justiç offancet
Venjanç ha punicion,
Oc'h oll drugares a requet
Pardoun ha remission;
Jesus, Jesus,
Mil ha mil oc'h eus pardounet;
Pardoun, pardoun, va Jesus.

Oc'h assistanç a c'houlennan;
Pliget guaneoc'h va sicour:
Ebdoc'h en em goll a ellan,
N'ellan quet en em recour;
Jesus, Jesus,
Distrei ouzoc'h a zesiran,
Pardoun, pardoun, va Jesus.

Divar an hent mad faziet,
Israël guerchall o vouela ;
Prest e teuas ho tourn bennignet
D'e ren, d'e zifazia ;
Jesus, Jesus,
Evel Israël m'emeus pec'het ;
Pardonn, pardoun, va Jesus.

Na zisprisit quet va daelou ;
Na dezirou va c'haloun ;
Diguaneoc'h int oll, ô Autrou,
Respetit ho tonèsoun ;
Jesus, Jesus,
Renonç a ran d'am pec'hejou,
Pardoun, pardoun, va Jesus.

C'hui vezo test, ô Croas santel,
Hiryô eus va chenchamant ;
Adieu, adieu, bues criminel,
Adieu eternelamant ;
Jesus, Jesus,
Deoc'h e fell din beza fidel,
Pardoun, pardoun, va Jesus.

## PEMPET-VAR-N'UGUENT CANTIC.

*Santimanchou un den a fell dezân beza ervad gant Doue, gant e nessa ha gantân-e-unan.*

Var an ear gallec : *Charmante Boulangère.*

Eveus ar promessaou
A ran deoc'h, va Doue,
Me a guemer da destou
An douar hac an êe ;

Quement so tout selaouit
Va resolucion,
Ha c'hui, Ecleo repetit
Va obligacion.

Quemerit, oll traou croüet,
O quellies à deaud,
Hac em enep courouncet
Tout assembles ra zeuot,
Diguernes, ha dizamant,
D'am c'harga à rebechou,
M'ar em guelit lachamant
O terri va vœuou.

D'ar Vajeste immanç
E pini oun beuzet,
E consacran en offranç
Va c'horf ha va speret;
Nessantoc'h oun d'am Doue
Eguet din va unam,
Ha cals mui em c'har ive
Eguet n'en em garan.

Mæs evit en assuranç
Plijout d'e Vajeste,
E ranquan en e bresanç
Bale gant purete:
Esanç un dourn criminel
A zeu d'ê offansi.
Ur galoun pur ha fidel
A ranq d'ê gountanti.

Eus va c'hrimou al listen
D'e justiç presantet,
A c'houlen e perissen
D'e venjanç immolet;
Mæs penitant, dirazan
Prosternet d'an daoulin,

Ar pardoun a c'houlennan,
Ar pardoun a ro din.

P'ameus isom a bardoun,
D'am zro me bardouno :
Me guemer evit mignoun
An nep am offanso :
Evit caret pep unan
Ne ranquin quen ræson
N'emet m'oun den eveltan,
Hac en den eveldon.

Doue a ro da c'houarn,
Ha non pas da viret
Tra ar paour, ha va daouarn
D'e sicour digoret,
Dreist e lod en devezo.
Ar pez a zioüerin
Hepquen ganê a joumo,
Ar rest tout a gollin.

Paour hep en em jali,
Pinvidic hep attach,
Fidel d'am stad heb avi,
Countant eus va fartach,
Me ne squisin ho pennou,
Na va fenn va unan,
O poursu ho faveuryou,
Idolou ar bed-mân.

Ar bed-mân a zisprigin
Gant e voguidellou,
Hac absolu e sujin
Va oll fassionou ;
Gant Doue, gant va nessa,
Ha ganên va-unan,
E peoc'h e fell din beva,
Quen tra ne zesiran.

## C'HUEC'HVED-VAR-N'UGUENT CANTIC.

*An Devotion d'ar Verc'hes Vari, Mam da Zoue.* Var ton *Guers ar Samaritanen*, pe, *Goude bezu communiet.*

AR voyen d'en em assuri
Eveus hor silvidigues,
Eo beza d'ar Verc'hes Vari
Devot epad hor bues:
Certen eo hervez ar Scritur,
Dious ma c'hentent an Tadou;
An experianç en assur,
Ar ræson ive er prou.

Etre cals à destenniou
A velomp er Scritur sacr,
E roan deoc'h unan pe ziou,
Consideret-hi ervad;
D'ar Verc'hes e zint appliquet,
Gant an Ilis er Gouelyou
A vez dezi solaniset,
Evel pa vent e c'homson.

Nep, emezi, am c'havo-me,
A gavo sur ar vues,
Ha digant an Autrou-Doue
A denno silvidigues;
Ha piou bennac am henoro
Gant devocion fidel,
Hep douetanç en em assuro
Eus ar vues eternel.

Rac-se p'or bes cavet Mari,
Evel a lavar un Tad,

Hon eus cavet moyen dreizi
Da obteni peb seurt mad ;
Impossubl eo e ve collet,
Eme daou Sant bras, hini
A guement so outi troët,
Ha consideret ganti.

Dre an experianç mêmès
E veleur pell amzer zo,
Ar re zo devot d'ar Verc'hes,
Sicouret ganti ato ;
Ar bec'heurien er re vrassa
Dezi en em adresset,
O deveus oll gallet beza
Dre he moyen pardounet.

E peb leac'h eo bet invoquet ;
Hac e peb itom ive,
Ha bepret e deus disquezet
Mercou eus he c'harante.
Ha peguer bras eo ar c'hredit
E deveus dirac Doue,
Ispicial evit profit
Hac evit mad an ene.

M'ar c'hoantait e teue ar ræson
Da brouf deoc'h ar viryones,
Comprenit epquen à façon
He gallout, he madeles ;
Rac p'en deves un den gallout
Ha volontes vad ouspen,
E vez sujet da esperout
Diganta cals a zouten.

D'ar Verc'hes ne ell quet mancout ;
Eme unan an Tadou,
Na volontes-vad, na gallout
Da obteni deomp graçou ;

Rac gant he Map eo henoret,
Chenchet eo e carante
He entraillou, p'o deus douguet
Carantes Doue ive.

A eur pers ar Verc'hes Vari
A zo leun à vadeles,
Hac e deus c'hoant da brocuri
D'an oll o silvidigues ;
Hor Mam gommun eo (gant henor
Calvet Mam à drugares)
P'é deus roet deomp ûr Redemptor
Pehini eo hor bues.

Hi eo an Intercessores
Evidomp dirac Doue ;
Hy eo hor guir Alvocades,
Hac hor c'har muioc'h a-ze ;
Dreist pep tra mar he servichomp
Gant ûr guir devocion,
Certen e deveus evidomp
Tenerroc'h affeccion.

Chetu amâ an desteni
A ro deomp à guemen-se ;
Evidon-me sur, emezi,
Nep am c'har, m'o c'har ive ;
Mæs piou a ouffe lavaret
Peguement à garantes
E deveus-hi en o andret,
Na pe guer bras madeles !

Eus à eur perz-all e c'hellit
Cridi e zeo bras meurbet
Hac he gallout, hac he c'hredit,
Pa zeo gant Doue quer caret ;
Hy pehini so bet choaset
Dreist an oll grouadurien

Gant an eil færson an Dreindet
Enni d'en em ober den.

Ar c'henta Færson an Dreindet
E c'har eguis e verc'h quer,
Hac eguis e vam benniguet
E c'har an eil hor Salver;
An trede ar Speret-Santel
E c'har c'hoas à dra certen,
Dre ma zeo e bried fidel,
Evel ma oar pep christen.

O veza ta consideret
Gant an Dreindet evelse,
Pep galloût e deus recevet
Hac en douar, hac en eê,
Ha m'ar deu da intercedi
Evit he servicherien,
E teu dezo da obteni
Ar c'hraç a gar da c'houlen.

Pion a vezo quen disourci
Eveus e silvidigues,
Na vezo ta devot dezi
Endra chômo e bues?
Pa zeo ar voyen quen nerzus,
Evel m'hon eus disquezet,
Evit en em renta eürus
Gant ar Sent ha Santeset.

Ha ma lavarer eo ur sin
E vezo un den salvet,
Pa vez devot d'ar vam divin,
E c'haller couls lavaret,
Ma na vez quet devot dezi
Eo sin e vezo collet;
Pa ze guir penaos eo dreizi
Ec'h antreer en eürusdet.

Dre valeur hac e neglichen
Va devocionou all,
Biquen houmâ ne zilessen,
Pa ven mêmês un den fall;
Pe stad bennac en em gavin,
Em bezo da Vam Doue
Recours ato, ma c'hobtenin
Dreizi pardon d'am ene.

Rac ne deffe quet ar galon
Da zont d'en em resolvi
D'am dilesel en abandon
En dra zuin d'e invoqui;
O hano santel a Vari!
Dindan pini ne dle den
Dont jamæs da zisesperi,
M'ar car ober pinigen.

Rac-se Mari, mam à drues,
Refuc'h an oll bec'herien,
Chom a rin epad va bues
E toues o servicherien;
Hac evit ma vezin salvet,
O caout deoc'h devocion,
Me ho suppli d'am c'hemeret
Didan ho proteccion.

---

## SEIZVET-VAR-N'UGUENT CANTIC.

*Peden d'ar Verc'hes evit ar bec'heurien.*

Var an ear gallec : *Réveillez-vous.*

MAri, c'hui so d'an oll bec'heurien
Un Alvocades donç ha mad;
Grit ma vezint ho servichêrien,
O renonç à gren d'o goal stad.

C'hui oc'h eus guelet ho map Jesus
Oc'h ho c'hlasq epad meur à vloas;
Bezit ive outo truezus,
Ec'his ma zeo bet à viscoas.

A bep tu ho guelan attaquet
Gant adversourien bo ene;
Nemet gueneoc'h e vent sicouret;
Allas! biquen ne daint d'an Eê.

Evito-ta mam à drugares,
Livirit ur goms d'ho Map quer
Avoualc'h vezo, m'en anaves,
Evit touich e galon tener.

E vugale int, c'hui er goar;
Cousted int dezan e oll c'hoad;
Ha dre-se e fell oud e c'hloar,
Ma tistroent ountâ evit mad.

Oc'h-uuan e zouc'h interesset
Da bidi gant près evito,
Rac oc'h enor a vezo cresquet
Oc'h obten ar pardon dezo.

Grit eta m'o guelimp o veva
Eus ar vues spirituel
O deveus, siouas! bete vremâ.
Collet dre ar pec'het marvel.

---

## EIZVET VAR-N'UGUENT CANTIC.

*Var an Actou abars ar Gommunion.*

Var ar ton ordinal.

ME gred ferm hep douetanç ebet
E zan da receo en effet
Corf, goad hac ene va Salver
Er Sacramant eus an Auter.

Me gred e recevin ive
Assambles e Zivinite,
Evel eur boët spirituel
Evit ar vues eternel.

Me a gred ar viryonez-mâ,
Rac ma zeo desquet deomp gantâ;
Dre'r voyen eus an Ebestel
Hac an Ilis hor Mam santel.

Rac-se, va Salver benniguet,
Dindan ar speçou-ze cuzet;
Me oc'h ador hac oc'h ene
Evit va C'hroüer, va Doue.

C'hoant am eus da Sacramantî
Evit ma tuin d'ho contanti.
O renta gant humilite
Ar gloar zo dleet d'ho Majeste.

M'bo trugarecaïn, va Autrou;
Eveus oc'h oll mad oberou,
Ha m'am bezo memor bepret
Eus ho Passion cris meurbet.

Me ya d'ho receo, va Jesus;
Evit dre ho coad precius.
Ma vezo va ene goalc'het
Dious pep louston à bec'het.

Evit obteni bo craçou,
Da veza treac'h d'am oll viçou,
Ha da drec'hi gant feiz barfet
Ar bed, ar c'hic, an drouc-speret.

Evit ma vezin patiant
E pep poan ha diæzamant,
Ma sentin ous ho volontes
Bete'r maro, gant carantes.

C'hoas e ran va C'hommunion
E delivranç d'an anaon,
Ouspen evit quement hini
Ma zoun obliget da bidi.

Hoguen, allas! piou e zoun-me
Da dostaat ouzoc'h va Doue?
Ar Sent mêmès gant reveranç,
A grêu bepret en ho presanç.

Petra rin me-ta, siouas din!
Pa zoun d'ho receo quen indin?
Allas! ne veritan netra
Nemet an tourmanchou brassa.

Mæs, pa fell deoc'h, Salver ar bed,
E zan d'ho receo gant respet,
Ennoc'h emâ va oll fisianç,
Me a esper oc'h assistanç.

E creis va c'halon me ameus
Ur c'hlac'har, un hirvoud, ûr c'heus
D'ho peza, siouas! offancet,
Va Doue quer mad em andret.

Dre ho madelez, va Autrou,
Pardonit din va offançou;
Pardoni a ran en effet
Ar re o deus va offancet.

Desir ameus e guiriones,
Da lacât urs vad em bues,
Hac e proposan d'a dec'het
Pell, gant ho craç, dious ar pec'het.

Bremâ e teuan da gassaat oll
Quement zo caos din d'en em goll;
Pel, diouzin-me traou terrien,
Jesus a garan, netra quen.

O pebez sec'het ameus-me
D'ho caout-hu, feuntem a vue!
N'en deus ar c'haro c'hoant quen bras
Da redec d'ar feunteunyou glas.

O Tad Eternel va C'hrouer!
Digacit prest din ho Map quer,
Evit ma pligin deoc'h dreizan,
O veza unisset gantan.

Guerc'hes Vari, Mam da Jesus,
Roit din ho Map trugaresus;
Va sicourit, Mam à drues,
Da vont d'ar guir donr à vues.

O va Eal mad! me ho suppli;
P'oc'h eus ac'hanon ar sourci,
Cacit diouzin an ærouant,
Na droublo quet va santimant.

Va faëron, va Maërones quer;
Pedit evidon va Salver,
Ma ellin d'am silvidigues
Dibri ar frouezen à vues.

Me ho ped, Sent ha Santeset;
Ha c'hui oll Ælez benniguet,
Offrit da Zoue ho santeles,
Da fournissa d'am paourentes.

## NAVET-VAR-N'UGUENT CANTIC.

*Evit elumi en hor c'halon un desir bras d'en em unissa gant hor Salver, dre ar Gommunion.* Var an ear gallec : *Pense, mortel, à t'y résoudre.*

DEut, va Doue leun à vadeles,
Deut, ha na dardit quet re hir,

Da satisfia d'am desir
Dre an douçder eus ho carantes :
Dec'hu ebquen, va Jesus, houn,
Bezit ar mestr eus va c'haloun.

An eürusdet eveus ho presanç
A ra va laouennidigues ;
Ne meus nemet tristidigues
Pa souffran re bell oc'h ezvezanç :
Dec'h-hu, etc.

Ar bed gant quement a bresanto
A vad, à blijadur, à c'hloar,
Allas ! va Jesus, c'hui er goar,
Jamæs hep doc'h-hu nem c'hontanto :
Dec'h-hu, etc.

Petra bennac a ouffen da ober
Evit clasq easa va speret,
Diez en-em gavo bepret,
Ma na vezit gueneen, va Salver :
Derc'h-hu, etc.

Ya, nos deiz, hep doc'h va Doue,
N'emeus nemet poan ha chagrin ;
Quement'zo tout a zisplich din ,
Ma ne repos enoc'h va ene ;
Dec'h-hu, etc.

Ar vues ouc'h, hac an ent guirion
A gundu d'ar guir eürusdet ;
Rac-se-tâ hep doc'h, p'en andret
E caffen-me consolacion ?
Dec'h-hu, etc.

Na dardit quet eta davantach
Da zont, dre ar Gommunion,
Da rejouïssa va c'halon,
Distroit prest ouzin ho pisâch :
Dec'h-hu, etc.

Hastit, va Jesus, va barados,
Hastit affo dont em ene;
Deut ma ho carin mui-a-se;
Deut, ha n'am lezit mui d'ho cortos:
Dec'hu ebquen, va Jesus, houn,
Bezit ar mestr eus va c'haloun.

## TREGONTVET CANTIC.

*Evit en-em excita da garet Jesus e poent ar Gommunion ha da bep poent.* Var an ear gallec : *O! Dieu, que douce est la pensée.*

Jesus, hemâ eo ar guer charmant!
A draou so ennâ comprenet!
Leun eo eus à eur gontantamant
A so ous tud ar bed cuzet.

Jesus eo va laouennidigues,
Ha na zesiran nemetan;
Va c'halon e pep tristidigues
A guêf e fligeadur ennân.

Penaos, va Jesus, e ve possubl
E ve nep calon ouzoc'h yen?
Ah! m'ar deus nicun quen insansibl,
Va hini-me, ne vet biquen.

Pa vez ur galon deoc'h, va Jesus
Hy a zo à zoucder carguet!
Hac en zo hini quer malheürus
A ell beva hep ho caret!

Perac n'ameus-me an avantach
Da zerc'hel mad d'ho carantes?
Allas! va c'halon so quer volach
Ma ho car a boan un derves.

Va Jesus, na bermetit pelloc'h
E ven ingrat en oc'h andret;
Grit ma vezin d'ho craç fidelloc'h,
Na vanquin jamês d'ho caret.

Caromp Jesus a gar ac'hanomp,
Caromp-ên eus hon oll c'hallout;
Estranch eo e vadelez ouzomp,
Ha n'en deo quet just e anaout?

M'ho car, va Jesus, hac ho caro;
Ha dre ho carantes bepret
E fell din souffr bete ar maro
Beza evidoc'h goal-dretet.

Deut, va Jesus, deut prest em c'halon,
Evit m'ho carin mui-ous-mui,
Ha na zilessot quet ac'hanon
Da zont biquen d'oc'h offanci.

---

## UNAN-A-TREGONT CANTIC.

*Var an Actou goude ar Communion.*

Var un ton nevez.

ME a gred fermamant emâ presant enon-me
Ho Corf sacr, va Jesus, gant ho coad
hac oc'h ene.
Rac-se me oc'h ador gant respet, va Salver,
O c'hanaont e zouc'h sur va Doue, va C'hrouer.

Allas! va Redemptor, biscoas ne meus meritet
E vigen guenec'h-hu er fæçoun-mâ bisitet;
Penaos oc'h eus-hu bet quement à drugares
Da zont en ûr preon vil leun à vreïnadures?

Ne doun nemet pec'het, lousder, hac impurete;
Ne doun nemet un néant e presanç ho Majeste;



Google

Penaos e c'houffen-me anaout eta nepret
Ar vadeles estranch oc'h eus-hu em andret?

Couscoude m'en em offr gant ur guir humilite
D'ho servicha, va Mestr, ato gant fidelite;
Me ro deoc'h va c'halon quer couls ha va speret,
Evit songeal ennoc'h ac evit ho caret.

Ya, va Zad divin, m'ho car à greis va ene,
Ha moyennant ho craç ho carin pelloc'h ive;
Me choasse quent mervel, eguet ma tilessen
Ho carantes santel, o terri o lezen.

C'hui eo va oll desir, c'hui eo va oll esperanç;
D'oc'heul ha d'ho caret roït din ar berseveranç;
Na bermetit biquen, va Salver truezus,
E teuen da gouneti nep seurt pec'het grevus.

Evit na vezin mui diouzoc'h dispartiet,
Grit ma fæzin ar c'hic, ar bed hac an drouc-
speret;
Abalamour dec'h-hu me renonç à vremâ
D'ar plijadurou all a gaveur er bed-mâ.

Laquit en ancounac'h va fec'hejou tremenet,
Ha roït din anezo em c'halon ur guir regret,
Grit ma resistin ferm ous an dentacion,
Ha ma tiouallin guëll ous an occasion.

Rac-se pliget gueneoc'h sellet ouzin à drues,
O reï din assistanç ha nerz em sempladures,
Ma ellin gant courach trec'hi an oll viçou
Dre voyen ar pratic eus an oll vertuziou.

Etre ho taouarn sacr en em lacan, va Jesus,
Pa zeun prenet guaneoc'h dre hoc'h oll goad
precius;
Cunduit va c'hamejou bete va aremenvan,
Ha deut en articl-se dam difen ous Satan.

Hoguen grit a-vremâ din va-unan ma varvin,
Evit d'och-hu ebquen hivisiquen ma vevin;
Chomit guânên, Autrou, ha nam dilesit quet
Quen a vezin guaneoc'h eurus en êe rentet.

O va redemtor quer, p'eur en ho Rouanteles
E canin-me dec'hu meuleudi gant oc'h Æles,
Evit an drugares hac evit ar favêr
Oc'h eus er Sacramant exercet em c'hêver?

---

## EIL-A-TREGONT' CANTIC

*Guers an Ene devot.*

Var an ton ordinal.

VA Jesus, va Doue, c'hui ebquen a zeziran;
C'hul eo va c'harantes, en oc'h-hu e c'hesperan;
O va Jesus, ô va c'harantes!
Bezit em c'halon bemnos ha bemdes.

Va Jesus, c'hui so douç, c'hui a zo carantezus!
Va Jesus, c'hui so mad, c'hui a zo trugarezus!
O va Jesus! etc.

Bete-hen, va Jesus, oun bet en-em abuset
Gant afferou ar bed pe gant re oun bet dallet;
O va Jesus! etc.

Mæs breman, va Jesus, rei a ran deoc'h va ene,
Va c'horf, va squanchou, quement zo a c'hanon-me.
O va Jesus! etc.

O pobes madeles, va Salver ha va Autrou,
Ho pe priset douguen ar boueseus va fec'hejou!
O va Jesus! etc.

O pebes carantes oc'h eus bet em c'henver!
Da c'housaon evidon ûr mare cris, va Salver,
O va Jesus! etc.

Pe guen horrupl eta, pe guen drouc eo ar pec'het!
Pa en deus ho lazet, va redemptor benniguet.
O va Jesus! etc.

Un ene caër meurbet dirazoc'h quent, va Jesus,
A vez dre ar pec'het rentet iffam ha flærius.
O va Jesus! etc.

O pec'het milliguet, dont a ran d'as detesti,
Ha n'em hezo pelloc'h ouzit nemet cassouni!
O va Jesus! etc.

Ra vezo great bepret ûr bresel continuel,
Dre bevar c'horn ar bed, d'an oll pec'hejou marvel!
O va Jesus! etc.

Pe guer glac'haret oun da veza bet offancet
Un Doue a zo quer mad, quen dîn da vesa caret!
O va Jesus! etc.

Me bromet, gant ho craç, va Doue, en em viret
Ar rest eus va buez, oc'h peb viç ha peb pec'het!
O va Jesus! etc.

Sellit, o va Jesus, ouzin a drues bremâ!
Roit din graçou nerzus da zerc'hel va fromessa.
O va Jesus! etc.

Grit, grit, me ho suppli, din va-unan ma varvin,
Evidoc'h-hu hepquen hiviziquen ma vevin.
O va Jesus! etc.

Ne meus, o va Jesus, quen desir var an douar
Nemet d'ho possedi da viquen en ho cloar!
O va Jesus! etc.

Languissa a reomp er bed oc'hesperout an deves
Ma zaimp oll d'ho meuli gant ar Sent ac an Æles.
O va Jesus! ô va c'harantes!
Bezit em c'haloun bemnos ha bemdes.

---

## TREDE-A-TREGONT CANTIC.

*Evit clumi mui-ous-vui carantes Jesus en hor c'halon goude ar Gommunion.* Var ton : *Guers ar Ganauéen.*

O Va Jesus, ra viot meulet
Epad an oll eternite,
Da veza deut hirio d'am guelet
Gant quement à humilite,
Ra viot enoret, va Jesus,
Er Sacramant eus an Auter,
Da veza bet quen trugarezus
Em andret, ha me quen dister.

Me a garre'ven capabl da zisques,
O va Jesus, en oc'h andret
Eus va c'halon an anaoudègues,
Dre ur garantes vras meurbet;
Guerc'hes vari, hac oll sent eürus;
Ha c'hui oll Æles benniguet,
Va sicourit da garet Jesus
Ha d'e veuli dious ma e dleet.

Evit Jesus ar bed a lezan,
Rac ne deo nemet un trompler;
Da Jesus eo en em adressan,
Jesus a ra va oll douçder;
Jesus a zo scrivet em ene,
Gravet eo Jesus em c'halon;

Jesus a zo bremâ guenê-me,
Ha ne guitaî quet ac'hanon.

Hep va Jesus netra ne garan,
Jesus eo va mad souveren;
Jesus hepquen eo a zesiran
Da chom bepret enon da rên,
Jesus eo va c'honsolacion,
Jesus eo va rejouissanç;
Jesus eo e peb affliccion
Va refuich ha va oll fizianç.

Jesus epquen eo va c'harantes,
Jesus, eo pried va ene;
Va Jesus herves e volontes
A zisposo à c'hanon-me;
Da Jesus oun, ha dezan vezin;
Ne zispartiin quet dious Jesus;
Jesus ato queît ha ma vevin,
Vezo va zensor precius.

O va Jesus! leun à drugares,
Ouzoc'h em izom e clemin;
Va Jesus, em oll sempladurez,
C'hui d'am sicour a c'houlennin;
C'hui eo va ners em infirmite,
Hac eus va oll adversourien
E trec'hin an importunite,
O va Jesus! dre ho moyen.

O va Jesus! me a gred ennoch;
Me esper ennoc'h, va Jesus,
Me ho car, hac ho caro pelloc'h,
Gant oc'h assistanç vertuzus;
Ra vezo consumet va c'ha'on
Dre garantes en oc'h andret,
Na dum, va Jesus, e nep fæçon
Da zisplijout deoc'h mui ne pret.

## PEVARE-A-TREGONT CANTIC.

*Reglamant a vues, evit perseveri e doujanç Doue hac en e gurantes.* Var an car gallec: *Venez, venez, Esprit saint, dans nos cœurs.*

EVit beva e graç Doue bepret,
Eo necesser cundui ur vues reglet;
Och imphja ervad an oll amzer,
Chetu amâ ar façon d'e ober.

Boasit bemdes da sevel mitin-mad,
O vont abred da gousquet dious ho stad;
Mintin-c'houlou d'am c'hlasq nep a savo,
Eme Zoue, a dra-sur am c'havo.

Songit e Doue quenta ma tihunit,
Hac ho calon dezan neuze offrit;
Grit sin ar groas gant an dour benniguet,
Ha savit pront hep diegui ebet.

Quemerit prest ha modest ho tillad,
O lavaret un Oræsoun bennac,
Evel ma ve Gourc'hemennou Doue,
*De profundis*, hac ar *Miserere*.

Goude, dirac Imach ar Grucifi
Hac an Imach eus ar Verc'hes Vari,
En em liquit devot var ho taoulin,
Evit ober ar beden dious vintin.

Adorit ha trugarecaït Doue,
Ha goulennit pardon ouz ive:
Offrit dezâ ho terves hed-ha-hed,
Ha pedit-èn d'oc'h assista bepret.

It, mar guellit, bemdez d'an Oferen,
Ma contantot an Autrou souveren;

Ha communiit spirituellamant
O tezirout receo ar Sacramant.

It goude-ze d'an occupacion
Ma zouc'h galvet dious ho condicion:
Na chomit quet da laëres an amzer,
Ha grit bep tra er guel eus hor Salver.

Pa goumançot un dra à gousecanç,
E c'houlennot ous Doue e assistanç;
Oc'h e echui graçou dezan rentit,
Hac ar fautou great ennâ regretit.

Songit e Doue alies var an deis,
Oc'h e gridi presant gant ur guir feis;
Hac avizïou galvit-en d'ho sicour,
Oc'h offr dezân ho poan, ho labour.

M'ar c'hoarves deoc'h beza controliet,
Bez'affliget, tentet, injuriet,
Ho pêt recour dezâ neuse-souden,
Fizyt ennâ, pedit-èn d'ho souten.

M'ar desirit ober eur profit bras,
Vâr dro cresdeiz, quent ma zeot d'ho repas;
Examinit ha c'hui a ve couezet
Hed ar mintin e faut notabl ebet.

M'ar beac'h couezet, e c'houlennot pardon
Digant Doue eus à greis ho calon,
O proposi da lacat guell eves
Ous bo tefaut ar rest eus an deves.

Ha quellies ma teui ho coustianç
Da rebeich deoch ho pe great nep offanç;
Grit prest un Act à vir gontricion,
Ha tec'hit pell dious an occasion.

Abars dibri, ar *Benedicite*
A leverrot, hac *Agimus* goude;

Na zibrit quet etre ho repasyou,
Ma na vez ret e ober aviziou.

Teir gueich en deiz, devota ma ellot,
An *Angelus* d'ar Verc'hes a offrot;
Ho pêt dezi ûr guir devocion,
Ha pedit-hi e peb occasion.

Da neubeuta dious nôs ha dious vintin,
Da Sant Joseph pried ar Vam divin,
Ha d'oc'h Eal-mad, ha d'ho Paeron santel,
Ho pezo c'hoas devocion fidel.

Pedit bemdes evit an anaon;
It d'an Oferen en o intencion;
Pa leverrot graçou goude ho coan,
Pedit Doue d'o lamet eus a boan.

Da Justiç Doue evit satisfia,
E tleit bemdes en em fortifia,
Ispicial er guelet, er c'hlevet,
En teaud, er gout, hac ive er c'housquet.

Da-viana bep sizun e ve mad
E praticac'h ur binigen bennac,
Evel o yun ar Sadorn, p'er Guener,
Da enori Passion hor Salver.

Grit liessoc'h œuvrou à drugares,
M'en devezo Doüe ouzoc'h trues;
Ha sicourit, abalamour dezâ,
E peb isom, m'ar guillit, ho nessa.

M'ar de possubl, en ho Parrès bepret,
Sul ha Gouel-bers iit d'an Oferen-bret,
D'ar Gousperou, ha d'an instruccion,
Gant modesti ha gant devocion.

Hac è quen cas ma veac'h en ur goal stad,
Grit neuse c'hoas ur Gonfession vad,

Hep coll jamès ar fiziang e Doue,
Na quen nebeut e zoujanç couscoude.

Goude'r servich en em antretenot
E lecturiou, ha canticou devot,
Ha canit-hi var ho labour bemdes,
Da veuli Doue oc'h imita an Ælès.

Lies-a-veaich, bep mis da-viana,
Iit da govez, ha da gommunia;
Ispicial pa vez induljançou,
Tostait devot ouz ar Sacramanchou.

Mæs ret eo deoc'h choas ur C'honfessour mad,
Ha na zeuit quet hep ræson d'e guitaat
Discleriit franc gant feiz ha gant fiziang.
Evel da Zoue, deza ho coustiang.

Neuse grit ferm ar resolucion
Da drouc'h a grenn peb goal occasion
Ha da drechi ho coal habitujou,
Evit pelloch pratica ar vertuziou.

Ha mar douc'h mæstr pe vestres en ho ti,
Sellit ouzpen ar voyen d'e reghi,
Ma rai ho tud bemdes ar pedennou,
Nôs ha mintin ha goude ar prejou.

Ma tostaint ous ar Sacramanchou,
Ma c'hasistint devot en oviçzou,
Er sarmoniou, hac er c'hatekismou,
Sul ha Gouel-bers hep ober labourou.

Na list nicun anezo da vezvi,
Da zrouc-presec, da douet, da vlasfemi,
Da heul an danç, da ober gestou sot,
Rac evito da Zoue e respountot.

C'hui bugale, ha c'hui servicherien,
Douguit respect d'ho tud hiviziquen,

Sentit ounto bepret, e Peb façon,
Hervez Doue hac hervez ar ræson.
D'ar fin e reot ar resolucion,
Hervez ho stad hac ho condicion,
Da remplissa ho carg hac ho tever
Gant ar sicour eus à c'hraç hor Salver.
Hep faot ebet, quent ma zeot da repos,
Grit à galon ar beden dious an nôs,
Guelit penaus oc'h eus Doue offancet
Epad an deiz, o caout ur guir regret.
En em liquit er stad ma tesirac'h
Beza cavet en nos-se ma varvac'h,
O supposi en ho quele pa zit,
Eo en ho pez memes e c'hourvezit.
Ma na gousquit, songit er bassion,
Pe livirit un dra a zevocion,
Pe gontemplit poaniou ar Purgator
Ha re'n infern gant spont hac horror.
Ma rancac'h chom ato en ho quele,
Songit pe seurt enouamant ho pe;
Hoguen penaos en ur guele à dan
Chom da zevi hep jamæs reposvan.
Evit cousquet etre divrac'h Jesus,
E leverrot neuse an *in manus*.
Pehini oue an diveza peden
A reas Jesus er Groas abars tremen.
Pa chomot clan dreist peb seurt remejou,
Ho pe recour d'oc'h oll Sacramanchou;
Evit neuse, m'ar deu Doue d'ho querveill,
Ma viot prest ha contant da vervell.
Er façoun-mâ m'ar reglit ho puez,
Doue ouzoc'h a sello à druez,
Hac a roï deoc'h ar peoc'h spirituel,
E c'hortos rei ar repos eternel.

## PEMPET-A-TREGONT CANTIC.

*Var ar fæçon da enebi ous an tentacionou.* Var an ton : *Offromp da Zoue oll galloudec.*

JEsus-Christ en deus permettet
Ma vige gant Satan tentet,
Evit reï deomp ni moyenou
Da zont a benn eus hor viçou.

An dentacion n'ê quet pec'het
Dan nep n'en deus quet consantet;
Ober hep mui-quen penn dizi
Zo ût victor vras varnizi.

Digant Doue e ranqueur goulenn
E c'hraçou nerzus da souten
Violanç an dentacion,
Oud e bidi ar vir galon.

R'ho pezo e Doue ho fisianç,
Hac eus ac'hanoc'h disfizianç;
Ne douç'h nemet sempladures,
Ne viot quen hed ho pues.

Red eo deoc'h en em brepari
Gant couraich vras da gombati;
Bues Jesus evit armou
Ho pezo hac e veritou.

M'ar bezit tentet gant Satan,
Livirit dezâ quer-buan;
Me so da Jesus benniguet,
Teac'h pell diouzin, diaoul milliguet.

Caër ec'h eus ober da effort
D'am c'haout da veza da gonsort;

Te so ûr speret reprouvet,
Hac eo tan da viquen strinquet.

Birviquen commerç gane-de
N'em bezo, m'en assur dide ;
En em zioual diouc'h da laçou,
A rin gant sicour va Autrou.

Ha m'ar deu ar bed milliguet
D'ho sollicita d'ar pec'het,
Oc'h offr deoc'h he blijadures ;
So quellies a drompleres.

Gant couraich livirit dezan ;
Da Jesus oun eus à vremao ;
Condaonet eo da oll œvrou
Dre e vues hac e vertuziou.

Jesus a garan, netra quen ;
Hac a garin hiviziquen ;
En a rai va flijadures
Queit ha ma vezin e bues.

Ma c'houarfe d'ar c'hic stourm ouzoc'h,
En em zisfit ac'hanoc'h ;
Sul dangerussoc'h eo certen
Ma emoc'h atau ous he zouguen.

Livirit neuse da Jesus ;
C'hui so va Zad carantezus ;
Da oll blijadur ar c'horf-man
A galon vad e renonçan.

Croas Jesus, c'hui eo va fartaich,
Ennoc'h emeus mil avantaich ;
Ennoc'h e teziran mervel
Evit mont d'ar c'hloar eternel.

## CHUEC'HVET-A-TREGONT CANTIC.

### AN AFFEIL.

Var an ear gallec: *Jusqu'à quand, ame infidèle,*

CHetu c'hui emeas a droveil,
Pec'heur, chetu c'hui pare;
Laquit evez oud an Affeil
En ho pec'het adarre.

D'an ene eo quer mortel
An distro en he fec'het,
Evel da un den o sevel
An eil assoup er c'hlenvet.

Chelaouit penaos e parlant
Jesus en e Aviel:
Aac e vellot sclæar ha patant
An Affeil a so marvel.

Emaoc'h dilovreet, emezâ
D'an den lovr en doa pareet;
Mæs m'ar pec'hit, allas bremâ,
Eus danger ne bareot quet.

Lavaret a ra deomp ive,
Pa vezo ur veich chasseet
An diaoul eveus un ene,
E tistro var e seizvet.

Ha m'ar guellont, oc'h e senti,
Antren enni ur veaich c'hoas,
E devezo goassoc'h parti
Eguet ne devoue biscoas.

Damas, ma na pije pec'het
Nemet ur veach, diou, pe deir;

Me am bije da bardounet,
Mæs, allas! eat out re bir.

Passe da bevare pec'het,
Ne pezo mui a bardon;
P'ach eus queit-se va dilezet;
M'es tilez, m'e c'hâbandon,

Betec teir gueich en doa torret
E jaden, Doue, da Samson:
Samson a fazi ar bedervet,
Ha Doue en abandon:

Lenn a reomp c'hoas er scritur
Quemenmâ merquet sclerroc'h,
Penaos pa vez leun ar musur,
Na graç na pardoun pelloc'h.

Rac o queza goude sevel,
Goude pardoun, o pec'hi,
E contragnit Doue d'ho lezel
D'en em goll, d'en em zaouni.

M'ar be ho pardoun diveza
Oc'h eus bet bremâ, pec'heur,
Ha c'hui adarre da gueza,
Ah! malheur, malheur, malheur!

Ene paour-ta m'ar desirit
A feiz vad beza salvet,
Evit mad bremâ livirit;
Mallos, mallos, d'ar pec'het.

Ya, va Doue, hed va buez
Gant ho craç e combatîn;
Ha biquen, nan biquen jamès,
D'ar pec'het na zistroîn.

## CANTIC AR BARADOS.

### Var un Ton anavezet.

JESUS! peguen bras ve
Plijadar an ene,
Pa ve en graç Doue
Hac en e garante! *(bis.)*

Ber cavo an amzer,
Ne santo nep miser,
O sonjal de ha nos
En gloar ar Barados. *(bis).*

Pa zellan en evò
Hac en treze va bro,
Nigeal dy a garen
Evel eur goulmic ven. *(bis.)*

Mes sivouas! me chomo
Betec heur ar maro,
Evel eur prisonnier,
En eur c'horf zo pounner.

Pa vo heur ar maro,
Nense me gumniado
Eus ar c'hic dangerus
Adversour da Jesus. *(bis.)*

Gand joa e çhortoan
Ar moment diwezan,
Hast ameus da velet
Jesus, va guir Bried. *(bis.)*

En heur-ze me esper,
Gand sicour va C'hrouer
Ar partach evurus
Prenet din gand Jasus. *(bis)*

Querquent a ma vezo
Torret va chadenno,
M'en em zavo en er
Evel un alc'hueder. *(bis.)*

Tremen a rin al loar
Evit monet d'ar gloar;
Var an heaul, ar steret
Me a vezo douguet. *(bis.)*

Neuse me lavaro
Adieu da dud va bro,
Adieu d'ar bed poannius
D'e bechou dangerus, *(bis)*.

Adieu d'ar baourente,
Adieu d'ar vanite,
Adieu d'an trubuliou,
D'an tentacionou. *(bis.)*

Pelloc'h ne zougin quet
Chalmou an drouc speret;
Biquen, nan n'em zromplo
Goude heur ar maro. *(bis.)*

Goude heur ar maro
Gand joa me a gano:
Torret eo va chaden
Ha me libr da viquen. *(bis.)*

Ar pec'hejou marvel
Nac ar re venrel
N'ellint quet m'attaqui,
Na biquen va zrec'hi. *(bis.)*

Me a cencho a stad
Evit va brassa mad;
N'em bezo nep glac'har
O quitat an douar. *(bis.)*

Me velo discaret
Va oll ennemiet,
Ha me victorius
Dre ho craç, va Jesus. *(b.)*

A bep-tu pa zellin,
Quement tra a velin
A gargo va c'halon
A gonsolacion, *(bis.)*

Percher ar Barados
Digor eus va gortos,
Ar Sent, ar Senteset
Prest d'am diguemeret. *(b.)*

Piou allo esplican,
Gand joa er lavaran,
An triomph a velin
Er gloar pa antrein. *(bis.)*

Me vezo recevet
En palès an Drindet,
E creis an enoriou
Hac ar melodiou, *(bis.)*

Hac eno evit mad
E velimp Doue hon Tad
Gand e Vap eternel,
Hac ar speret santel. (*bis.*)

Me a velo Jesus
Gand un air gracius,
O lacat var va fenr
Ar gaera curunen. (*bis.*)

Pa em diguemero,
Eus e beurs me glevo :
Deut, servicher fidel
Deut d'ar gloar eternel. *b.*

C'hui gragués ha merc'het,
Treac'h d'ar c'hic d'ar bet;
C'hui pezo enoriou
Evit ho victoriou. (*bis.*)

Sonjomp oll dre avanç
Peguer caer recompanç
Zo demp oll preparet
En pales an drindet. (*bis.*)

Er Barados ep quen
Ni a allo compren
Petra dal an evou.
Ho gloar hac ho jonyou. *b.*

Evit poannion dister,
Evit anquennou ber,
Me vezo paet mad
Gand Doue hor guir Dad.

O velet hon Doue
Gand ar Sent, an Ele,
Ni a vezo contant,
Ep aon rac cenchamant. *b.*

Admirabl eo guelet
Ar Verc'hes-binniguet,
Gand daouzec stereden
A ra e c'hurunen. (*bis*)

Guelet a ramp ouspen,
Renquet en eur vanden,
An Ele, Arc'hele,
Oll o veuli Doue. (*bis.*)

O cana e music,
Canticou manific,
O rai meuleudiou
Da Grouer an evou. (*b.*)

Guelet a raimp goude
Adam, Abel, Noe,
Abraham, hac Ysaac;
Jacob, Joseph e vap. (*bis.*)

David ha Samuel,
Ar prophet Daniel,
Ar Sent Patriarchet
Gand gloar oll curunet. *b.*

Ar Prophetet fidel,
An Ebestel santel
Hac an oll Verzerrien,
Enor ar Gristenien. (*bis.*)

Curunet vint gant gloar
Abalamour d'ar victoar
O deus bet goneset
Var an oll dyrantet. (*bis.*)

An oll Confessoret,
Pontifet, Doctoret,
Beleyen ha Menec'h
Ha Sent oll a bab lec'h (*b.*)

Guerc'hezet a bep oat,
Sentezet a bep stat,
Graguez, Intaveset
Gand Doue curunet. (*bis.*)

Eurusdet ep e far!
Dre avanç ni a car;
Te consol va c'halon
En peb affliccion. (*bis.*)

En oll boanniou calet
A gorf pe a speret,
Me sonjo de ha nos
En gloar ar Barados. (*bis.*)

## AN ACTOU.

Var an ton gallec : *Qu'en dira-t-on?*

*Act a Feiz.*

Cridi a ran
Quement a ordren din an Ilis,
Cridi a ran;
Rac ar virionez e unan,
Un Doue guirion a revel dizi,
Quement a ordren din da gridi,
Cridi a ran.

*Act a Esperanç.*

Me a esper,
Va Doue, ho craç hac och'h eürusdet,
Me a esper,
Rac ne deot quet enep ho quer,
Pa och eus hi bet din promettet,
Pa zint gant Jesus din meritet;
Me a esper.

*Act a Garantez.*

Ah! me ho car
Dreist quement so tout, ô va Doue!
Ah! me ho car,
Dre ma zouc'h mad ha leun à c'hloar;
Caret a ran va nessa ive
Abalamour deoc'h, ô va Doue!
Ah! me ho car.

## PEDENN.

*Diouc'h ar mintin.*

EN hano an Tad, ar Map, hac ar Speret-Santel. Amen.

*Goulennomp assistanç ar Speret-Santel evit ober er-vad hor pedennou.*

Veni, Sancte Spiritus, reple tuorum corda fidelium, et tui amoris in eis ignem accende.
Emitte spiritum tuum, et creabuntur :
Et renovabis faciem terræ.

*Oremus.*

Deus, qui corda fidelium sancti Spiritûs illustratione docuisti, da nobis in eodem spiritu recta sapere, et de ejus semper consolatione gaudere. Per Christum Dominum nostrum. Amen.

---

*En em laquomp e presanç Doue, hac adoromp-en.*

O Tad, Map, ha Speret-Santel,
Me gred ouc'h un Doua eternel,
Crouer an oll partout presant,
Me oc'h ador devotamant.

*Greomp un Act a feiz var myster an Dreindet sacr, var justiç Doue, ha var Myster an Incarnacion hac ar Redempcion.*

Me gred ouc'h tri ferson divin,
Ho tri egal, quer bras, quen dîn,
Distinc en eil diouc'h eguile,
Un Doue ho zri, non pas tri Doue.

Me gred ouc'h just ha galloudus
Da rei d'ar viç ha d'ar vertuz
Diouc'h ar mirit ar recompanç;
Punicion diouc'h an offanç.

Me a gred an incarnacion
Ha myster hon redempcion;
C'hui Map Doue, en em c'hreat den
Evit pren'an natur humen.

*Greomp un Act a feiz hac a adoration e quènver Sacramant an Auter.*

M'oc'h ador, Jesus va Salver,
Er sacramant eus an Auter;
Me gred emouc'h ennâ presant
Guir den, guir Doue realamant.

*Trugarecaomp Doue eus an oll graçou hon eus recevet oll diguentân.*

M'ho trugareca, va Autrou,
Eveus oc'h oll mad-oberou
Em andret e particulier,
Hac en andret ar bed antier.

*Renowelomp promessaou hor Badizyant hac hon resolucion da veza fidel da Zoue, o renonç d'hor goal habitujou, ha da guemeret tentacion a hall arruout gueneomp hyrio.*

Me bromet heulya eviziant
Hyrio lèsen va Badizyant;
Hac a renonç d'an oll viçou,
Ha d'an oll dentacionou.

*Offromp hon dervez hac hon oll boanyou da Zoue, ha pedomp-en da rei e venediccion d'hon labour.*

Consacri a ran va derves
D'ho cloar, ha d'am silvidigues;
Hac e c'hoffran va oll boanyou
E pinigen d'am pec'hejou.

Roït din ho penediccion,
Ma labourin en union
Gant ar fatic en deus er bed
Gueichall va Jesus quemeret.

*Offromp dà Zoue an oll œuvrou-mad a vezo great hyrio, ha goulennomp ar c'hraç da veza participant enno.*

An oll Oferennou santel,
Oll vertuzyou an dud fidel,
Oll œuvrou-mad an deiz hyrio,
M'o offr deoc'h, roït din perz enno.

*Greomp un Act a soumission da receo digant Doue an oll afflicçion a blijo gantà da zigaç deomp.*

Me receo gant soumission
Eus ho tourn pep afflicçion;
Roït din ho craç, m'am s.couro
Da souffr gant joa bete'r maro.

*En em recommandomp d'ar Verc'hes glorius Vari, da Sant Joseph, d'hon Æal mad, d'ar Sant pe d'ar Santes à behini e tougomp an hano, da Sant Paul Patron an escopti, d'ar Sant Patron hor Parrès, ha generalamant d'an oll Sent ha Senteset eus ar Baradoz.*

Guerc'hes Vari, guir Vam Doue,
C'hui so va fisianç e c'houde;
Ha c'hui Sant Joseph e fried;
Ouzoc'h ho taou m'en em erbed.

Oll Ælez; Sperejou eürus,
C'hui, va Æal mad carantezus,

Va mirit diouc'h an ærouant,
Diouc'h pec'het, diouc'h goal accidant
Ispicial va sant Paëron,
Maërones,
C'hui so va Squer ha va Fatron,
Va Fatrones;
M'ho ped hyrio d'am assista,
Ha d'am sicour d'oc'h imita.

Sant Paul quenta Escop Leon,
D'an Escopti quenta Patron,
Pliget gueneoc'h intercedi
E faver an oll Escopti.

Ha c'hui, Sant Patron hor Parrès;
Patrones;
Hon eus dreist oll choaset exprès,
Evit Patron dirac Doue,
Da Batrones,
Me ho suppli dreist oll ive.

Oll Sent, Senteset glorius,
Pedit evidon va Jesus,
Ma raï din en e garantes
Tremen ar rest eus va bües.

*Recommandomp da Zoue hon Tad santel ar Pab, an Autrou'n Escop, hon oll guerent, an oll dud e général, hac er fin an anaoun eus ar Purgator.*

Me recommand deoc'h, va Doue,
Ar Pab, hon Escop,
Ar bed antier e general,
Ha va oll dud e spicial.

Roït d'ar vugale Badizyant,
D'ar re just graç perseverant,

D'ar bec'heurien conversion,
D'an anaoun remission.

*Pater, Ave, Credo, Confiteor.*

**K**Yrie eleïson.
Christe, eleïson.
Kyrie, eleïson.
Jesu, audi nos.
Jesu, exaudi nos.
Pater de cœlis Deus, miserere nobis.
Fili redemptor mundi Deus,
Spiritus Sancte Deus,
Sancta trinitas unus Deus,
Jesu fili Dei vivi,
Jesu splendor patris,
Jesu candor lucis æternæ,
Jesu Rex gloriæ,
Jesu sol justitiæ,
Jesu amabilis,
Jesu admirabilis,
Jesu Deus fortis,
Jesu Pater futuri sæculi,
Jesu magni Consilii Angele,
Jesu potentissime,
Jesu patientissime,
Jesu obedientissime,
Jesu mitis et humilis corde,
Jesu amator castitatis,
Jesu amator noster,
Jesu Deus pacis,
Jesu auctor vitæ,
Jesu exemplar virtutum,
Jesu zelator animarum,
Jesu Deus noster,

Miserere nobis.

Miserere nobis.

Jesu refugium nostrum,
Jesu Pater pauperum,
Jesu thesaurus fidelium,
Jesu bone pastor,
Jesu lux vera,
Jesu sapientia æterna,
Jesu bonitas infinita,
Jesu via et vita nostra,
Jesu gaudium Angelorum,
Jesu magister Apostolorum,
Jesu doctor Evangelistarum,
Jesu fortitudo Martyrum,
Jesu lumen Confessorum,
Jesu puritas Virginum,
Jesu corona Sanctorum omnium,

Miserere nobis.

Propitius esto, parce nobis Jesu.
Propitius esto, exaudi nos Jesu,
Ab omni malo, libera nos Jesu.
Ab omni peccato,
Ab irâ tuâ,
Ab insidiis diaboli,
A spiritu fornicationis,
A morte perpetuâ,
A neglectu inspirationum tuarum,
Per mysterium Sanctæ incarnationis tuæ,
Per nativitatem tuam,
Per infantiam tuam,
Per divinissimam vitam tuam,
Per labores tuos,
Per agoniam et passionem tuam,
Per crucem et derelictionem tuam,
Per mortem et sepulturam tuam,
Per resurrectionem tuam,
Per ascensionem tuam,
Per gaudia tua,

Libera nos, Jesu.

Per gloriam tuam, libera nos Jesu.
Agnus Dei qui tollis peccata mundi,
Parce nobis Jesu.
Agnus Dei qui tollis peccata mundi,
Exaudi nos, Jesu.
Agnus Dei qui tollis peccata mundi,
Miserere nobis, Jesu.
Jesu, audi nos.
Sit nomen Domini benedictum,
Ex hoc nunc, et usque in sæculum.

*Oremus.*

Domine Jesu-Christe, qui dixisti: petite et accipietis, quærite et invenietis, pulsate et aperietur vobis; da nobis, quæsumus, Petentibus divinissimi amoris tui affectum, ut te toto corde, ore et opere diligamus, et à tuâ nunquàm laude cessemus; qui cum Patre et Spiritu-Sancto vivis et regnas in sæcula sæculorum. Amen.

*Leveromp an Angelus evit enori myster incarnacion hor Salver.*

UN Arc'hæl à bers an Autrou
A zisquennas eus an Evou, (*bis.*)
D'annonç da vari oa choaset
Evit Mam da Salver ar bed. (*bis.*)

*Ave Maria.*

Mari a respountas neuse,
Servicheres oun da Zoue; (*bis.*)
Bezet great eta em andret
Ervez m'oc'h eus dign annoncet. (*bis.*)

*Ave Maria.*

Neuse concevas ur Buguel
Dre vertus ar Speret santel; (*bis.*)
Hac ar Verb en em incarnet,
Etoues an dud en deus bevet. (*bis.*)

*Ave Maria.*

Pedlt, Mam santel da Zoue,
Evidomp oll e Vajeste, (*bis.*)
Ma vezimp din eus ar graçou
A bromet Jesus hon Autrou. (*bis.*)

*Pedenn da Zoue.*

Va Doue, pa hon heus desquet
Gant ant Eal en deus annoncet, (*bis.*)
An Incarnacion eürus
Eus hon Autrou ho Map Jesus (*bis.*)

Dreizi pliget gueneoc'h ive
Scuilla ho craç en hon ene (*bis.*)
M'hor c'hunduo e Bassion
Da c'hloar ar resurreccion. (*bis.*)

Ny er goulen, Tad eternel,
Dre Jesus-Christ ho Map santel; (*bis.*)
Ha ma choumo gueneomp bepret
Oc'h assistanç e pep andret (*bis.*)

*Ar Regina cœli, e leac'h an Angelus, en amser santel à Basq.*

EN em gonsolit evit mat,
Rouanez eus an Evou;
Sec'hit pelloc'h ho taoulagat,
Hac arretit ho taelou;
Ressuscitet eo ho Map
Leun à c'hloar, à driomphou.

Alleluia, pebez joa
Dec'h-hu, Mam à garantez!

Deomp-ni ivez, alleluia,
Pebes laouenidigues
E velet goude hor prena
Adarre leun à vues!

Ya, Guerc'hes, bezit joaüs;
Ho pet consolacion,
Ressuscitet eo Jesus
Herves e brediccion;
Dirazan, Mam trugarezus,
Roit deomp ho proteccion.

Va Doue, o ressuscita
Ho map Jesus hon Autrou,
E carchoc'h ar bed à joa;
Grit Deomp dre e vertou,
Ha re an Itroun Varia,
Mont oll da c'hloar an Evou.
Amen.

De profundis, etc.

## GOURC'EMENNOU DOUE,

*ha re an Ilis.*

UN Doue hepquen a adori,
Ha dreist pep tra oll a guiri:
E vean e hano na doui quet,
Nac ive netra all ebet.

Ar Suliou santel a viri
E servich Doue oc'h e veuli.
Da dad, da vam a enori,
Evit pell amser ma vevi.

Diounal na lazi dên ebet,
Nac à zesir, nac à effet.

Lubric na vezi quet ive,
Nac à gorf nac à volonte.
  Laeres na mret madou dên;
Ez gouiziegues ne ri biquen.
A enep dên fals testeni
Na gaou ebet ne liviri.
  Na c'hoanta dre luxur pec'hi,
Nac e sonch vil n'en ém lesi.
Na souhet madou da hentes,
Evit o c'haout dre falsentes.
  Ar goŭèl-ou-bers a sanctifi,
Neuse pep labour a lesi.
Ha cleo devot a pen-da-ben,
Sul ha Gouel-bers an Oferen.
  Ur veach er bloas da viana,
E confessaï hep nac'h netra.
Ha da Groŭer a recevi
Da basq devota ma c'helli.
  Yun a ri an daouzec deiziou,
Ar c'horais, har vigilou.
Quic, nemet da zeiz Nedelec,
Guener ha Sadorn na zebr quet.
  Meulet ac adoret ra vezo an Dreindet santel, bremâ hac epad an Eternite. Amen.

## PEDENN DIOUC'H AN NOS.

EN hano an Tad, ar Map, hac ar Speret-Santel. Amen.

*Goulennomp assistanç ar Speret-Santel, evit ober ervad hor pedennou.*

  Veni, Sancte Spiritus, etc *evel diouc'h ar mintin*, pagen 180.

*En em laqueomp è presanç Doue hac adoromp-én.*

O Tad, Map, ha Speret Santel,
Me gred ouc'h un Doue eternel,
Croüer an oll, partout present
Me oc'h ador devotamant.

*Greomp un Act à adoracion hac à feiz, è quever ar Sacramant eus an Auter.*

M'oc'h ador, Jesus va Salver,
Er Sacramant eus an Auter,
Me gred emouc'h ennâ present
Guir d'en, guir Doue realamant.

*Trugarecaomp Doue eus an oll graçou hon eus recevet digantân.*

M'o trugareca, va Autrou,
Eveus oc'h oll mad-oberou
Em andret e particulier,
Hac en andret ar bed antier.

*Goulennomp sclerigen da examina hor c'houstianç.*

Roît din sclerigen, va Doue,
Ma velin ha pec'het em bê
Hyrio dre nep omission
Sonch, desir, coms, pe accion.

*En-em arrétomp amâ un neubeudic da examina hor c'houstianç.*

*Greomp un Act a gontricion evit regreti hor pec'hejou, ha quemeret ar resolucion d'en em gourija, hac er mêmes amser evit gounit an induljançou, oc'h ajouti an Actou a feiz, a esperanç, hac à garantez.*

Pardoun, va Doue trugarexus,
Pardoun en hano va Jesus ;

Digitized by Google

Queuz ameuz palamour deoc'h,
Gant ho craç me cheincho pelloc'h.

C'hui so ar viryones mêmès,
Oc'h Iİs ne fazi jamès,
Rac-se me gred ferm, va Autrou,
Var o quer e oll c'hreançou,

Fidel meurbet, trugarezus
C'hui bromet sicour galloudus;
Rac-se dre Jesus var ho quer,
Ho craç, ho cloar, ferm me esper.

Ha pa zouc'h infinimant mad,
Abalamour deoc'h, ô va Zad,
M'ho car da guenta dreist peb tra,
Ha goud'eveldon va nessa,

*Offromp hon nosves hac hon oll boanyou da Zoue evit é c'hloar ha silvidigues hon ene, ha pedomp-én da rëi é venediccion d'hon repos.*

Consacri a ran va nosves,
D'ho cloar ha d'am silvidigues;
Hac e c'hoffran va oll boanyou
E pinigen d'am pec'hejou.

Roït dign ho penediccien,
Ma reposin en union
Gant ar repos en deus èr bed
Gueichal va Jesus quemeret.

*En em recommandomp d'ar Verc'hes glorius Vari, etc. evel diouc'h ar mintin.*

Guerc'hes Vari, etc. *pagen* 133.

*Greomp un Act à acceptacion eus ar maro.*

D'ar maro just oun condaouuet,
Va Doue, me ados oc'h arrêt;

M'en em soumet d'ho polonté,
Ho pet trues oc'h va ene.
Jesus, c'hui a zo va Salver,
Jesus, c'hui vezo va Barner;
Oc'h va barn soungit, va Jesus,
E zoun pris ho coad precius.

*Greomp un Act à garantes hac à adoracion èn andret ar galoun sacr à Jesus.*

O! Caloun sacr eus va Jesus,
Caloun meurbet carantezus,
Ra viot da viquen caret,
Ha da virviquen adoret.

*Pater, Ave, Credo, Confiteor, Misereatur, etc.*

Kyrie, eleison.
Christe, eleison.
Kyrie, eleison.
Christe, audi nos.
Christe, exaudi nos.
Pater de cœlis Deus, miserere nobis.
Fili Redemptor mundi Deus, miserere nobis.
Spiritus sancte Deus, miserere nobis.
Sancta Trinitas unus Deus, miserere nobis.
Sancta Maria, Ora pro nobis.
Sancta Dei Genitrix,
Sancta Virgo Virginum,
Mater Christi,
Mater divinæ gratiæ,
Mater purissima,
Mater castissima
Mater inviolata,
Mater intemerata,
Mater amabilis,
Mater admirabilis,

Ora pro nobis.

Mater Creatoris,
Mater Salvatoris,
Virgo prudentissima,
Virgo veneranda,
Virgo prædicanda,
Virgo potens,
Virgo clemens,
Virgo fidelis,
Speculum justitiæ,
Sedes sapientiæ,
Causa nostræ lætitiæ,
Vas spirituale,
Vas honorabile,
Vas insigne devotionis,
Rosa mystica,
Turris Davidica,
Turris eburnea,
Domus aurea,
Fœderis arca,
Janua cœli,
Stella matutina,
Salus infirmorum,
Refugium peccatorum,
Consolatrix afflictorum,
Auxilium Christianorum,
Regina Angelorum,
Regina Patriarcharum,
Regina Prophetarum,
Regina Apostolorum,
Regina Martyrum,
Regina Confessorum,
Regina Virginum,
Regina Sanctorum omnium,

Ora pro nobis.

Ora pro nobis.

Agnus Dei, qui tollis peccata mundi,
Parce nobis, Domine.

Agnus Dei, qui tollis peccata mundi,
Exaudi nos, Domine.
Agnus Dei, qui tollis peccata mundi,
Miserere nobis.

Ora pro nobis, sancta Dei Genitrix :
Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*Oremus.*

CONcede nos famulos tuos, quæsumus, Domine Deus perpetuâ mentis et corporis sanitate gaudere, et gloriosâ beatæ Mariæ semper Virginis intercessione, à præsenti liberari tristitiâ, et æternâ perfrui lætitiâ. Per Christum Dominum nostrum.

*An* Angelus *evel diouc'h ar mintin*, p. 137.

De profundis, etc.

Meulet hac adoret ra vezo an Dreindet santel bremâ hac epad an eternite. Amen.

---

### ANTRETIEN ETRE JESUS HAC AR VUGALE, ÊR GOENTA COMMUNION.

*Jesus.*

ME m'eus preparet eur Banquet,
Ar precussa zo er bed,
Evit rêi d'am oll bugale,
Va c'horf, va goad ha va ene.

*Ar Vugale.*

C'houi zo meurbet, ô va Jesus !
En hon andret carantezus,
Evit beza deomp preparet
Hirio an deiz ur seurt Banquet.

*Jesus.*

Pell bras so e m'aoun o repos
Er sacramant eus ho cortos ;

Setu brema deut an termen
Ma em c'hafot à dra certen.

*Ar Vugale.*

Allas! Siouas, ne gredomp quet
Dont d'ho receo, Salver ar bed :
Ne doump nemet corrupcion,
Carguet à imperfeccion.

*Jesus.*

M'ar emoc'h è pec'het marvel,
Ne zeut quet d'am Banquet santel
Hep caout quenta remission
Dre voyen ar Gonfession.

*Ar Vugale.*

Ni hon eus, gant ur guir regret,
Hon oll pec'hejou côvesset,
Hac anezo bet pinigen,
Induljanç, pardoun, absolven.

*Jesus.*

Deut prest età, deut d'ar Banquet
'Am eus evidoc'h preparet :
M'ho ped, na zalett quet re hir
Da satisfia d'am dezir.

*Ar Vugale.*

Biscoas ni n'hor boa meritet
Beza ganeoc'h consideret,
Evit dont bremâ d'hor guervel
Da vont oll d'ho Panquet Santel.

*Jesus.*

C'houi, bugaligou, a glaskan,
Deoc'h-hu ez-oun necesserràn :
Biscoas c'hui n'oc'h eus recevet
Ar pez am eus deoc'h preparet.

*Ar Vugale.*

Siouas, siouas, petra rimp-ni?
Ne doump quet din eus ho couvi;
Mæs pa fell deoc'h, Salver ar bed,
Ni ho recevo gant respet.

*Jesus.*

Abars dont da gommunia,
Goulennit pardoun da guenta
Ouc'h quement oc'h eus offancet,
Ho Tad, ho Mam, na vanquit quet.

*Ar Vugale.*

Ouzoc'h, Jesus, e c'houlennomp
Ar guir pardoun a zeziromp
Eus à guement hon eus clêvet,
Grêt, ha sounget, pe lavaret.

*Jesus.*

Dre'r garantes am eus ouzoc'h,
Ne refusin quêt ac'hanoc'h:
Grit un Act a Gontricion
Bremâ eus à greis ho calon.

*Ar Vugale.*

A greis hor c'haloun ni hon eus
Ur guir glac'har hac ur guir gueus
D'ho peza, siouas, offancet,
Biscoas, hor Zalver beniguet.

*Jesus.*

Pa oc'h eus quement à regret
D'am beza biscoas offancet.
Me bardoun deoc'h, Bugaligou,
Me bardoun deoc'h hoc'h offançou.

*Ar Vugale.*

Ni bardoun ive en effet
D'ar re o deus hon offancet,

Hac a c'houlen ive pardoun
Ous tad ha mam à vir galoun.

*Jesus.*

Clêvit oll, tadou ha mammou,
Selaouit ho pugaligou
Prosternet amâ dirazoc'h
O c'houlen pardoun diganeoc'h.

*Ar Vugale.*

Pardoun, va mam, pardoun, va-zad,
Ni a so bugale ingrat;
Elec'h ober ho plijadur,
Ni zo het, siouas, dinatur.

*Jesus.*

Ho pugale so glac'haret
D'ho peza, siouas, offancet;
Grit ur sell à drues outo,
Ha roit bremâ pardoun dezo.

*Ar Vugale.*

Ni ho suppli, va mam, va zad,
Hon recevit en ho craç vad:
Ni hromet deoc'h à dra certen
Ho carimp guell hivisiquen.

*Jesus.*

Pardounit, tadou ha mammou,
Pardounit ho pugaligou;
Me o deus muya offancet,
Hac am eus dezo pardounet.

*Ar Vugale.*

Ne refusit quet ac'hanomp;
Jesus er goulen evidomp:
Abars mont d'ar gommunion,
Roït deomp ho penediccion.

*Jesus.*

Amâ ne deu na mam na tad
Hac a gare refus ho goad ;
Gant eur joa vras en ho c'halon
E roint ho benediccion.

*Ar Vugale.*

Ni zo ive ravisset bras,
P'on eus galiet antren è graç,
Hac a c'houlen bremâ ive
Pardoun an eil ous eguile.

*Jesus.*

Nep so deut d'en em offansi
A zo ret dezo pardouni,
Hac ober satisfaccion
An eil d'eguile à vir galon.

*Ar Vugale.*

Mar hon eus-ni desobliget
An eil eguile guech ebet,
A vir galoun e pardounomp
An eil d'eguile ac'hanomp.

*Jesus.*

Ha brêma p'oc'h eus goulennet
Ar remission d'ho pec'het,
Hac ouzin-me mêmes pardon,
Tostaït ous ar gommunion.

*Ar Vugale.*

Allas ! siouas, ne domp qet dîn
E tisquennac'h en hor peultrin :
Dre ho comz hepquen, va Douë,
E rentoc'h salo hon êne.

*Jesus.*

Bugale, en em breparet,
Ho piledou caër alumet,

Ma quemerin possession
Brêma souden en ho calon.

*Ar Vugale.*

Ni ho recevo, va Zalver
Pa gourc'hemennet deomp ober;
Ni ho lojo en hor c'halon
Dre voyen ar gommunion.

*Jesus.*

Aboue m'e crouet ar bed-mâ,
Edoo o c'hortos quement-mâ,
Hac oun disquennet eus an ê
Evit repos en hoc'h ene.

*Ar Vugale.*

Piou a ouffe, hep e garet,
Clêvet Jesus o lavaret
Ez eo disquennet eus ê dron
Evit repos èn hor c'haloo?

*Jesus.*

Va bugale, dre ho caret,
Me am eus bet instituet
Ar Sacramant eus an Auter,
D'en em rei deoc'h è peb amzer.

*Ar Vugale.*

Beza e zoc'h è guiriones
Ur guir Tad leun à garantes;
Pa zoc'h deomp en em roet
Er Sacramant-se da voued.

*Jesus.*

Me zo deoc'h un tad debonêr,
O chom bepret en ho qevêr,
Hac o laquat va fijadur
O c'hom er bed-mâ d'ho mêaur.

*Ar Vugale.*

Fournissit, dre ho madeles,
Hon oll ezomou deomp bemdes.
Ha grit ma c'hallimp ho caret
Gant an Ælez en eurusdet.

*Jesus.*

Observit va Gourc'hemennou,
Ar Gouelîou bers hac ar Suliou,
Ha m'ho craï eürus da jamès
Er barados gant an Æles.

*Ar Vugale.*

Evit gallout fidel miret
Ho Courc'hemennou het-a-het,
Accordit deomp ar vertuziou
Evit trêc'hi an oll viçou.

*Jesus.*

C'houi, Bugaligou, so santet,
Hac eus à c'hraçou ramplisset,
Templou ouch d'ar Speret-Santel,
Bugale dan Tad Eternel.

*Ar Vugale.*

O va Jesus, dre ho comzou
Ravisset bras eo hor c'halonou,
Pa livirit deomp oc'h-unan
Ez omp templou dar Speret-Glan.

---

## CANTIC ABARS AR GOMMUNION.

Var ton : *Santes Mari.*

ME oc'h ador, va Jesus, eus à greis va chalon,
Va dezir eo ho receo dre ar Gommunion;
Quemerit eus va ene hirio possession,
Enni eus ho carantes etablisset ar trôn.

Va desir eo, va Zalver, d'ho receo en effet;
Hoguen ur c'hraç quer caër nemeus qet meritet.
C'hui a zo leun à justiç hac à bep santeles,
Ha me ne d'oun bet, sioas, nemet ur pecher ques!
Dre lies a bec'hejou va ene zo blesset,
Hoguen c'hui so medecin, reutet dezi yec'het;
Hastit prompt, me ho suppli, antreït em c'halon:
Va sicourit da drec'hi pep goal dentacion.
O preciussa banguet evidomp preparet!
Ar c'horf sacr eus va Jesus hac e voad beniguet
E zan da receo bremâ èr Sacramant santel,
Evel un erres certen eus ê c'hloar eternel.
Piou eo an den a ouffe miret c'hoas ê zaelou;
O sonjal èr vadèles à Jesus va Autrou!
O velet ê drugares, ê garantes tener,
Evidom-ni, pec'heurien, bugale à goler.
Ne zisfiomp quet eta à vadèles Doue,
Anavezomp es omp coupabl, ha chenchomp à vuë;
Chasseomp hor pec'hejou, hac hon ingrateuri,
Rac leun à drues ouzimp prest eo d'hor pardouni.
Gant feiz ba gant confianç, hon eneou goalc'het,
Humblamant gant carantes tostaomp d'ar banquet:
Deomp, invitet omp-ni gant hor Zalver Jesus
Da receo ê gorf sacr hac ê voad precius.

## CANTIC VAR AR GOMMUNION.

DEut oll, deut bugale, deut d'ar banquet precius,
Galvet oc'h gant Doue d'a dibri ous taol Jesus;

E vab, barados an ene
E possedin Doue.

Mar dezirit madou amâ emân an tenzor
Pehini ho rento pinvicoc'h eguet ar mor :
Jesus, perc'hen an oll vadou,
Ha mestr an oll c'hraçou.

An aour hac an arc'hant ne dint nemet paou-rente
En qichen an tenzor a offr deomp Mab Doue :
Jesus a offr deomp ê oll vad
Evit hor pinvicat.

E gorf, goat hac ene a gomposo ar banqet,
Gant ê zivinite ebars èn hosti cuzet :
Jesus, guir c'houarner an evou,
Guir joa hor chalounou.

M'er guel var an Auter dêved gant ê garante;
O chortos ar pec'her evit toma ê ene :
Jesus a zezir ar galon.
Evit beza ê dron.

Pet guech n'en deân qet outrajet èn Ilizou?
Ha c'hoas na c'hoantit qet quitat an tabernaclou:
Jesus a verit hor c'halon
Hep reservacion.

Ne qet bet contantet da vervel var ar C'halvar,
C'hoas en eus teurvezet chom ganemp var an douar ;
Jesus evit souten bep de
Hon c'horf hac hon ene.

O Tad à garantes hac à vadeles parfet,
Evit ho pugale c'hour zo en em brodiguet;
Jesus en em ro ê-unan
Da remed ous hor poan.

Oll sent eus a ênvou, prestit din ho carantes,
Roit din ho calonou evit caret va Doue :
Jesus, c'houi vo va c'harante
Hac en nos bac en de.

Languissa'ran gant c'hoant da dibri gant an æle,
Ar mœus qen excelant preparet gant Mab Doue :
Jesus, contantit va c'halon
Dre ar gommunion.

Allas! ô pa sonjan penos emeus offancet
Ar mighon ar guella hac ar fidella pried :
Jesus, gant glac'har em c'haloun
E c'houlennan pardoun.

Nan, ne veritan qet, men anzav gant guirione;
Goude beza pec'het, dibri bara an æle;
Jesus, c'houi eo ar santeles,
Ha me ar pec'her qès.

## *Action a c'hraç.*

O çaëra chenchamant dre an effet d'ar graç-sel
Va c'halon a seblant chenchet ennon à neve :
Jesus, oll joa an æle,
Zo bremâ em ene.

Na meus qen plijadur nemet ô sonjal bremân
Penos ho crouadur zo ganêc'h ha c'hui gantân :
Jesus, à galoun me ho ped,
Chomit guenên bepret.

Ne gomzit din pelloc'h ens ar bed nac ê vadou;
Mil guech on contantoc'h vit perc'hen an tenzoriou :
Jesus, dre oll e voar contant,
El lec'h ma vec'h presant.

Calon, memoar, speret, sonj, dezir ha bolonte,
En em unanit oll da adori Mab Doue :

Jesus, guir Doue ha guir den,
A garin da viqen.

Sel ountân, va ene, sel ountân gant plijadur,
Ha consider bep deis e garantes dreist muzur :
Jesus, guenet ar harados
Zo ganên deis ha nos.

Va bues so re vêr da drugarecat Doue;
Me ho ped, va Zalver, qement evit va ene;
Jesus, trugarecait ho Tad
Evit ê galon vad.

Guerc'hes, Sent hac Ælès, prestit deomp oll ho moeziou;
N'em unanit ganeomp evit adori'n Autrou :
Jesus a verit 'an oll c'hloar
En ên hac en douar.

Soutenit va c'halon bremâ hac e pep instant,
Roït dîn nerz Samson da drec'hi peb goal banchant :
Jesus, me zo, siouas, fragil,
Ha Satan zo subtil.

Accordit dîn ar c'hraç, mar bezân biqen tentet,
Da vervel var ar plaç qent consanti d'ar pec'het:
Jesus, va joa e vo mervel,
Mar bezân dêch fidel.

Occasion dromplus ha c'houi goal gompagnunes,
M'o tilezo joaüs evit plijout d'ar furnes :
Jesus, ar pec'het em c'halon
A ve dêc'h ur poeson.

Va mirit da james, va mirit ous ar pec'het,
Rac va brassa anquen a ve mancout d'o caret :
Jesus, guir vues va ene,
Reglen va bolonte.

Google

Enor, gloar, carantes en tabernaclou santel;
Da Jesus Mab Doue, enor ha gloar eternel,
Jesus, bezit dre oll meulet,
Ha gant an oll caret.

## CANTIC GOUDE AR GOMMUNION.

Var ton : *Guers ar Samaritanen.*

GOUDE beza communiet,
E cavan soulageamant,
Oc'h en em velet unisset;
Gant Jesus èr Sacramant;
Me en ador bac er c'hontempl,
Me offr va c'halon dezân,
Evit ober e guir templ,
Hac eur palæs anezân.

Meulet ra viot, va Zalver,
Da veza instituet
Ar Sacramant eus an Auter,
Evit chom gueneomp bepret,
Hac evit mezur hon ene,
Gant ho corf ha gant ho coad;
Ra viot un eternite;
Meulet, adoret erfat.

Roit, m'ho suppli, ho eraçou
D'ar re n'o c'hanaont quet,
D'oc'h anaout en tabarnaclou,
Ma vezot ganto caret;
Evel un bermit er c'hoad,
Beza e zoc'h eno cuzet,
Hac evel un oan egarad,
Gueneoc'h ezoc'h ennân lezet.

O va Jesus, è guirione,
Pa e-zoc'h eur pastor mad,

Eur pastor leun à garante,
En andret ho tenved ingrat:
Ni so bugale dinatur,
C'hui un tad leun à drues,
A laca è oll blijadur
Da veza èn bon toues.
  Dont a ret, Jesus da c'hervel
Er Sacramant-se cuset,
Ar r'en em guevont trevet
Ha dindan ho beac'h scuiset.
Deut oll, deut oll a levirit,
Deut oll d'ar Gommunion,
Ha diguenên ê recevot,
Peb guir gonsolacion.
  Guir eo pa zon devotamant
Deoc'h er Gommunion,
Em bes cals à soulajamant
E pep seurt affliccion;
Aezet eo neuze d'am speret,
Dre ma teu ho carantes
D'am lacat ive d'ho caret,
Ha da heul bo polontes.
  O Guerc'hes glorius Vari,
Templ an Dreindet adorabl,
Hor sicourit da adori
Eur myster quen admirabl!
Trugarecat ho Mab Jesus,
Da veza en em incarnet
Gant an desir carantezus;
D'en em rei deomp da vouet.
  Obtenit deomp, Guerc'hes santel,
Ar c'hraç da dostat ountân
Gant ur galon pur ha fidel,
Tre ma vezimp er bed-mân,

Evit dont d'e ziguemeret
Alies ha dignamant,
Ma zaimp d'an ênvou, d'ê velet
Gueneoc'h eternelamant.

## CANTIC
## EVIT PROCESSION AR VUGALE.

Var ton : *O filii et filiæ.*

*Ar Baotret.*

ENTREZOMP-NI, Bugaligou,
Canomp-ni oll meuleudiou
Da Jesus-Christ, hor guir Autrou,
Meulomp Doue, meulomp Doue,
Meulomp Doue, meulomp Doue.

*Ar Merc'het.*

Ravisset bras eo hor c'halon
O clêvet ar c'hleyer o son
Evit ober Procession. Meulomp.

*Ar Baotret.*

Abars ma flachimp eus hor plaç,
Accordit deomp, Jesus, ar c'hraç
Da renta deoc'h hon guir homach, Meulomp.

*Ar Merc'het.*

En eur ober hon Stacion,
Publiomp gant devocion
Ar joa hon eus en hor c'halon. Meulomp.

*Ar Baotret.*

Eus à galon hac à c'hinou
Glorifiomp oll an Autrou
Eveus ê oll madelezou. Meulomp.

*Ar Merc'het.*

Nep en deveus bet hor c'hrouet
Hirio en deis zo en effet
En bor c'halonou disquennet. Meulomp.

*Ar Baotret.*

Ravisset bras eo hon ene
Dre bresanç an Divinite
A Jesus-Christ, gwir Vab Doue. Meulomp.

*Ar Merc'het.*

N'ouffemp quet birviquen miret,
Na zeuemp à galon da garet
Nep so tout deomp en em roet. Meulomp.

*Ar Baotret.*

Ni zo brêmâ meurbet eürus,
P'hon eus recevet, va Jesus,
Ho corf hac ho coad precius. Meulomp.

*Ar Merc'het.*

Ni a gred ferm, ô va Doue!
E ma ennomp ho Majeste,
Ho corf, ho coad hac hoc'h ene. Meulomp.

*Ar Baotret.*

O va Jesus! ni ho suppli,
Na zeuit quet d'hon abandoni:
Chomit bepret d'hor c'hundui. Meulomp.

*Ar Merc'het.*

P'hon eus hyrio ho recevet
Na bermetit hor be nepret
Nep seurt attach evit ar bed. Meulomp.

*Ar Baotret.*

C'hui, va Jesus, eo a garomp,
Ennoc'h hepquen ec'h esperomp,
Ha netra quen ne zeziromp. Meulomp.

*Ar Merc'het.*

Na bermetit eta pelloc'h
E vemp separet diouzoc'h,
Rac hon oll fiziang zo ennoc'h. Meulomp.

*Ar Baotret.*

Offr a reomp deoc'h, Salver ar bed,
Hor c'horf, hor c'halon, hor speret,
Evit bo servicha bepret. Meulomp.

*Ar Merc'het.*

E pep leac'h, e peb amzer,
Gant ho craç pelloc'h, va Zalver,
Ni vezo fidel d'hon dever. Meulomp.

*Ar Baotret.*

Renonç a reomp d'an drouc-speret,
D'ar c'hic revoltet ha d'ar bed,
Ha dreist peb tra da bep pec'het. Meulomp.

*Ar Merc'het.*

Plijet guaneoc'h hon asista,
Ma talc'himp mad d'hor promessa
Queit ha ma vezimp er bed-ma. Meulomp.

*Ar Baotret.*

Rac-se, va Jesus, ni c'houlen
N'a roit quen desir deomp biquen
Nemet da heulia ho lezen. Meulomp.

*Ar Merc'het.*

Pa zomp ac'hanoc'h ramplisset,
Na bermetit e vemp nepret
A gorf nac à ene souillet. Meulomp.

*Ar Baotret.*

Ni ho ped, dre ho madeles,
Accordit deomp hed hor bues
Feis, Esperanç ha Carantes. Meulomp.

*Ar Merc'het.*

Grit ma vezo hor c'halonou
Purifiet dious ar viçou,
Hac ambomet à vertuziou. Meulomp.

*Ar Baotret.*

O Tad Eternel, hor C'hrouer!
Pa mân ennomp hon Redempteur,
Grit ma ér meulimp gant ferveur. Meulomp.

*Ar Merc'het.*

O Guerc'hes glorius Vari!
Trugarecaït, ni ho suppli,
Ho Mab Jesus evidomp-ni. Meulomp.

*Ar Baotret.*

Hor Paëron, hon Eal-Gardien,
Meulit evidomp da viquen
Jesus, hon Autrou souveren. Meulomp

*Ar Merc'het.*

En em adressomp-ni ive
D'an oll Zent ha d'an oll Æles,
Evit cana oll assambles : Meulomp.

*Ar Baotret.*

Ra viot, va Jesus, meulet
Gant quement den zo var ar bed,
Ha ra vezo partout canet : Meulomp.

*Ar Merc'het.*

Grit ma teuimp da bratica
Quement zo requis èr bed-mâ
Evit bepret gallout caoa : Meulomp.

*Ar Baotret.*

Autrou Sant, hor guir patron,
Accordit ho proteccion
Da re ho ped à vir galon. Meulomp.

*Tout assembles.*

Grit ma finisso hor bues,
O vervel ên ho carantes,
Ma zaimp oll d'ho rouanteles. Meulomp.

## CANTIC EN ENOR D'AR VERC'HES.

Var ton : *Je viens à vous.*

GUERC'HES Vari, Rouanes an ênvou,
Mam d'hon Zalver ha Mam d'an oll gristenien,
Plijet guenêc'h selaou ar pedennou
Pere ra d'êc'h, (*bis*) bremâ ho servieherien. (*bis*)

Obtenit demp, ô Mam à garantes,
Graç da garet eveldoc'h Doue bepret,
D'e servicha fidel hed hon bues,
Ha d'observi (*bis*) ar pez en deus commandet (*b*)

O Mam dener, ô Mam trugarezus,
Hon preservet deus à bep pec'het marvel,
A varo subit hac a varo hirvoudus;
En ho tivrac'h, (*bis*) eo e teziran mervel. (*bis.*)

O Guerc'hes pur, ô Guerc'hes an humpla,
Disqet demp-ni imita ho vertuziou,
Beza pur, chast, humpl hac obeïssa,
Evitcavet, (*bis*) loder gloar goude'r maro. (*bis*)

### INVOCACION D'AR VERC'HES SANTEL.

Var ton : *Je mets ma confiance.*

ME a laqa fiziang,
Guerc'hes, en ho sicour;
Accordit hoc'h asistang
Enep an adversour.

Pa sqoi va heur diveza,
Me bed ho madèles
Da obteni din beza
Placet gant an Æles. *Amen.*

## EVIT AR VENEDICCION.

Var ton : *Jésus dans ce Mystère.*

ER Myster-mâ, va Doue,
E pini n'ho quelan,
Ho calloud, ho Majeste
Humblamant a veulan.
C'houi ra va oll eurusdet;
Ebars en Hosti cuzet,
Dign da veza caret, caret.
Er barados dudius, (*bis.*)
E vimp un deiz eürus, (*bis.*)
Eürus, eürus.
Plijet gant ho carantes
Hiryo, e peb amzer,
Accordi deomp furnes,
Ha peoc'h, ha douçder. C'houi, etc.
Ah! grit compren d'am c'halon
Ar priz eus ho craçou,
Hac ho penediccion
Roït d'am oll œuvrou. C'houi, etc.
Ra bljo d'ho madèles
Selaou va fedennou;
Canont ganên an Æles
Hoc'h oll mad-oberou. C'houi, etc.

## VAR AR MEMES SUJET.

Var ton : *Sur cet Autel, ah! que vois-je.*

VAR an Auter, ah! petra a velan-me?
Jesus, va Mestr, Jesus, va Doue;

Var an Auter, victim immolet,
C'houi a effaç va fec'het
Var an Auter.

A vir galon èr Myster bras ê cuzet,
Me oc'h ador ha me ho respet,
A vir galon, madèles parfet;
Grit din hepret ho caret
A vir galon.

D'ho pugale, Jesus, Salver adorabl :
Pliget ganêc'h accordi eur mennat
D'ho pugale, gant affeccion;
Roit ho penediccion
D'ho pugale.

*GOUDE AR VENEDICCION.*

Evidomp oll, Sent hac Æles evurus,
Trugarequet ha meulit Jesus
Evidomp oll; dre oc'h oll moueziou
Trugarequet hon Autrou
Evidomp oll.

---

EVIT BENEDICCION AR SACRAMANT.

Var ton : *Adorons tous, etc.*

ADOROMP oll Jesus-Christ èr Sacramant,
Ha gant guir feiz credomp oll ema presant :
Ma vo hor c'halonou qercouls ac hor moueziou
Unisset assambles da veuli hon Autrou,
Da veuli hon Autrou.

Vit hor mezur ha rei ar vues deom-ni,
O va Jesus! ez oc'h ebars èn Hosti :
Carguit hor c'halonou à gonsolacion,
O rêi bremâ deomp oll ho penediccion,
Ho penediccion.

*GOUDE AR VENEDICCION.*

Æles, testou eus eur c'hraç qer precius,
Hon sicourit da drugarecat Jesus;
Rentit evidomp oll henor d'è Vajeste,
Epad an oll amzer hac èn eternite,
Hac èn eternite.

## VAR AR MEMES SUJET.

Var an ton latin : *Adeste, fideles.*

CHRISTENIEN, pobl eurus, bugale da Jesus,
Deut, adorit ho Tad carantezus;
En eo hon Roue ha Roue an Æles :
Adoromp-èn a galon, *bis.*
Adoromp-èn gant guir devocion.

Jesus a zo presant èr Sacramant Santel,
Jesus a so Mab d'an Tad Eternel;
Jesus, Mab Mari, ni a deu d'och'h adori :
Ni oc'h ador a galon, *bis.*
Ni oc'h ador gant guir devocion.

O pebes carantes oc'h eus, Salver ar bed,
Da chom ganeomp en hosti consacret;
Evit dont bemde da vezur hon ene :
Ni oc'h ador a galon, *bis.*
Ni oc'h ador gant guir devocion.

Prosternet dan douar, Dirac ho Majeste,
Ni oc'h ador Jesus, guir vab Doue :
Roït deomp, ni ho ped, ho penediccion,
Ni oc'h ador a galon, *bis.*
Ni oc'h ador gant guir devocion.

*GOUDE AR VENEDICCION.*

Ælez demeus an ên, oll sperejou eürus,
Canomp ni oll melodi da Jesus;

*Gloria in excelsis Deo :*
Meulomp Doue assamblès, *bis.*
Meulomp Doue bremân ha da james.

## ACCION A C'HRAÇ.

Var ton : *Bénissons à jamais.*

MEULOMP Doue bep heur,
En a ra hon oll bonheur.
Meulit-èn, Æles santel,
Meulit e Vajestes;
Rentit d'e vadeles
Mil melendi eternel.
Meulomp Doue bep heur,
En a ra hon oll bonheur.

Hac èn zo un Tad tener,
Sourcius bras meurbet!
Hor souffr a ra hepret,
En despet d'hon oll mizer. Meulomp.

Ous ur pastor mad envel,
Ep caoud aon rac ar boan,
Da boursu ne hean
Un dànvad queas infidel. Meulomp.

Torret en deus va chaden
Dre ê nerz galloudus;
E varo precius
A finis va oll anquen. Meulomp.

Va rentet en deus pare,
Evel ur medecin;
Evel ur mestr divin
E vag, e tom va ene. Meulomp.

Scuill a ra èn abondanç
E c'hraç bep 'ur varnon;
Ha goeled va c'halon
A choas evit demeuranç. Meulomp.

Em plaç, meulit, peb moues,
Un Doue quen tener,
Ding e teu da ober
Bep deis faveuriou neves. Meulomp.
E vadèles am zupport,
E speret am c'helen,
E c'henet am zurpren,
E garantes am zransport. Meulomp.
Va zreti ra gant douçder
Dre ê c'hraç hon pare,
Dre ê vertus hon cre;
Caret hon gant va Zalver. Meulomp.
Doue eo va c'harantes,
En a zô va souten,
Va oll vad souveren,
Ha va gloar, ha va bues. Meulomp.

---

## CANTIC SPIRITUEL.

### EVIT MEDITA VAR BASSION HOR SALVER E PAD AN OFEREN.

Var ton : *Offromp da Zouë ar sacrifiç, etc.*

MAR fell deoc'h clevet pen-da-bèn
Devotamant an offèren,
Grit enn'hi meditacion,
Var misteriou ar bassion.
Rac an offèren a represant
Maro ha passion sanglant.
En deus anduret mab Doue,
Evit rançouni hon êne.
Ar belec è *traon an auter*
A zisques deomp hor Salver,
Er jardin èn he oræson,
O c'hantrèn èn ê bassion.

Er *gonfiteor* contemplet
Jesus d'an douar prosternet,
O pedi, o c'hoezi ar goad,
O c'hapèsi coler ê Dad.
Pa bocq ar *belec d'an auter*,
E trac'his Judas hor Salver;
Pa za d'al levr, ar yuzevien
A zeu gant kerdign d'he erren.
An *introït* a represant
An injur, ar goall dretamant,
A rejont dezan oc'h he gaçz
Eus ar jardin dady Annas.
D'ar *Kyrie*, sant Pêr teir gueich,
Gant aoun rac eur servicheures,
He vestr mad a zianzavas
E ty ar pontif Caïphas.
Ha d'an *Dominus vobiscum*,
E c'hanaf Pêr he grim enorm:
Rac pa zell he vestr douç ountâ,
E c'he-nem-dẹn evit gouëla.
D'an *Oræsoun* ar soudardet
O deus bizach Jesus mouchet,
Carguet à grainch, à façadou,
Hac à bep seurt injuriou.
D'an *abostol*, e voue casset
Da dy Bylat gant soudardet
E lec'h ma teujont da zepos
En he eneb cals krimou faos.
Pa zistro da greis an auter,
E çasset c'hoas hor Salver,
A dy Pilat da Herodes,
Oc'h he valtreti heb paoues.
En *Aviel*, deut da velet
Jesus da dy Bilat casset,

Tretet gant Herodes mechant,
Evel eur sot hac innoçant.
Pa vez ar *c'halivr*, disoloët,
E vez hor Salver divisquet;
Ha barnet, heb compassion,
Da zouffr ar flagellacion.
Pa offr ar *bara hac ar guin*,
O pezet glac'har ha chagrin;
O contempli an dirantet,
Oc'h ê zispen à daouliou fouet.
Pa vez ar *c'halivr* goloët,
Considerit an dirantet
Oc'h anfonci ar guruuen spern
En ê benn sacr bet'ên empenn.
Goalhi ra ê zaouarn neuze,
Rac Pilat a voalc'h ê re,
Evit disques n'êr c'have ket
Coupabl da veza crucifiet.
D'an *Orate fratres*, Pilat
En disques d'ar bopl ingrat,
Leûn à c'hoad ac à c'houliou:
En esper touc'h bo c'halounou.
Er *Prefaç*, e ro ar setanç,
Ar barner lach ep coustianç,
Och'h è gondaoni da vervel,
Ep sujet var êr groas huel.
Ar *Sanctus*, he joa d'ar scribet,
D'ar bobl, d'ar pharisianet,
Hac humilite hor Salver,
O c'hoboissa d'ar Barner.
Er *Memento*, e toug ê groas
Var ar menes gant faug bras:
Rac o veza ê c'hoad collet,
E coues d'an douar beb camet.

E pad ar *gonsecracion*,
Contemplit, gant compassion,
An dirantet gant tachou bras
O staga hor Salver oc'h ar groas.
Pa vez an *hosti* gorroêt,
Ar groas èn he flaçz zo savet:
Ha pa c'horroêr ar c'hali,
E red ê c'hoad à beb gouli.
En eil *Memento* e c'houlen
Pardoun evit ar bec'herien;
Ac ive evit an diranter,
O devoa kement ê dourmantet.
Ar belec o squei ê beultrin,
A zisques al laêr deou èr fin,
O c'houlen à greis ê galoun
Digant Jesus remission.
Considerit neuze èr *Bater*
Seiz coms diveza hor Salver:
Ha pa vez an hosti torret,
Jesus er groas zo decedet.
Pa laquear è bars èr c'hali
En tamic eus an hosti,
E zeas ê enê d'al lhmbou,
Evit delivra an tadou.
*Agnus Dei*, a ra deoc'h guelet,
An êe ac an douar spountet;
En nombr bras à yuzevien
A reas prount guir binigen.
D'an *Domine non sum dignus*,
E oue ambaumet corf Jesus:
O communia goude vez,
E oue laqueat è bars èr bez.
Pa za d'all *levr* deut da velet
E zeo Jesus ressuscitet;

D'an *Dominus vobiscum*, bremâ
Ec'h apparissas da guentâ.
An oll *Orœsounou* goude
A zisquez an daou-uguent de,
Ma c'hommas gant ê zisquipien,
D'ho desqui mat, ha d'ho c'helen.

*Dominus vobiscum* èr fin,
A représant hor mestr divin,
O pignat triomphant ên Ee,
E compagnunes an Ælé.

Pa ro ar *Venediccion*,
Contemplit, gant devocion,
Ar Speret-Santel o tisquen
Er zâl var pen ê zisquibien.

Pedomp-hên ivè da zisquen
Varnomp ê fin an offèrèn,
Evit publia evel-de,
Hardis partout lèzen Doue.

Pa vezo fin d'ar sacrifis,
Choumit un nebeut èn ilis,
Evit trugarecat Jesus
Eveus eur c'hraça quer precius.

---

## PEDEN D'AR SPERET SANTEL,

Araoc ar Sermoun.

*Var an toun gallec:* Esprit Saint descendez....

O Speret Santel disquennit, (*bis.*)
Hac eus ho carantes hor c'haloun,
Hor c'haloun anflammit. (*bis.*)

Ebdoc'h, inutil oll prudanç,
Nemet fazia ne ellomp;
O pet trues ous hon ignoranç, (*bis.*)

Speret à intelligeanç, sclerait ac'hanomp. (*bis.*)
O Speret Santel, etc.

Allas! terrubl meurbet eo ar brezel,
A ra deomp an ifern ac ar bed;
Stignet ho d'eus partout ho laçou cruel,
Bezit, bezit hon difennour bepred. (*bis.*)
O Speret Santel, etc.

Desquit deomp, ni ho ped, ar guir furnes;
Oc'h ê heulia, ni a vezo eürus;
Coz ha yaouanc, ni gavo ganti bemdes
Joa, laouenedigues.
O Speret Santel, etc.

---

## CANTIC
### Var ar seiz Station eus Passion hon Salver Jesus-Christ.

Var ton: *Æles an Eén deut dan douar.*

Mar quirit ober oræson,
Da Jesus-Christ èn ho calon,
Grit bep sizun seiz station
Da gontempli ê Bassion.

Dar sul èn ho calon dresset,
Da Zoue eur Jardin Olivet;
Sellit ê creis, Jesus hon tad,
O c'houezi an dour hac ar goad.

Da Lun èn oc'h interior,
Grit da c'hloar Doue un auditor,
Sivit-èn è creiz eur pilier,
Ma vo scourgezet hor Salver.

Dar Meurs, èn gouelet ho calon,
Grit eur sal d'hon Roué guirion,

Curunet gant ur gurunen spern,
D'hon delivra eus an ivern.

D'ar Merc'her, ên ho calon grêt
Ur porchet ma vezo disquezet,
Gant Pilat d'ar bobl arraget,
Mab Doue, Jesus a Nazaret.

Gant ur gurunen spern var ê benn;
En ê zorn deou eur gorzen,
Eus ho calon leun à glac'har,
Grit dar yaou eur menes Calvar.

Ma vezo Jesus o touguen
Ar groas evit ar bec'herien,
Eus ho calon, leun à glac'har,
Grit da Vener eur C'halvar.

Ma vo Jesus crucifiet,
Evit ho lemel à bec'het,
Eus ho calon leun à glac'har,
Dresset da Zadorn eur C'halvar,

Adorit Jesus gouliet,
A zo eus ar groas disquennet;
Adorit Jesus gouliet,
En barlen ê vamm glac'haret.

## CANTIC

### EN HENOR CALON SACR JESUS.

Var ton : *Me ho salud, Mari.*

O Calon sacr eus va Jesus,
Calon meurbet carantezus,
Plijet ganêc'h, me ho supli,
An dezir a meus d'ho meuli.

C'houi zo eur sourcen precius
Eus ar graçou crê ba nerzus

A recevan da bep mare
Hac a douch qement va êne.

O Calon sacr! c'houi zo an nor
Pehini zo bepret digor
Evit receo ar bec'herien
Pa fell d'ê ober pinigen.

Bet hon, siouas, ô va Zalver,
Ingrat ebars en ho qever :
Recevit va ene ingrat;
Distrei a rân à galon vat.

Torret emeus lezen Doue
Cant ha cant mil guech em bue;
Muntrer infam, pec'her ingrat,
Treujet emeus Calon va Zad.

Me zo bet un den didrue
Ebars en andret va êne;
Dre va fec'hejou maleurus
M'eus offancet Calon Jesus.

Rac-ze età, ô va Zalver,
Bezit favorabl em c'hever;
Grit ma vo va c'halon rannet
D'ho peza quement offancet.

Dirazoc'h, calon adorabl,
Me ra va amand henorabl,
Pardon eus va sacrilejou,
Pardon eus va oll fec'hejon.

Pardon ive eus va c'hrimou,
Blasfêmou, irreverançou
Cometet gant ar bayanet
Ha gant an oll heritiquet.

Mès, siouas demp-ni, cristenien,
N'bon eus bet nemet yenien

Evit ar garantes ardant
A Jesus-Christ er Zacramant.

Prosternet betec an douar,
Hor c'halon rannet gant glac'har,
Canomp gant ur voes truezus:
Pardon, pardon, Calon Jesus.

Pastor mat, c'houi oc'h eus clasquet
An denved a voa dianquet
Setu-int o c'houlen pardon:
Digorit dezo ho calon.

Me gârfe gant va goad goalc'hi
Va maliç, va ingrateri;
Da viana me a vouelo
Betec an heur eus va maro.

Va c'halon zo à gôs mantret
Da veza quement offancet
Ur Galon zo qer vertuzus,
Qen douç ha qen carantezus.

Me a ya bremâ d'an daoulin
Dirac ho Majeste divin,
D'ho pedi da rêi ar c'hraç din
Ne deuin mui d'oc'h offancin.

Ouspen-se, en hoc'h Ilisou
Gant respet rin va fedennou;
Ha gant ur guir devocion
Me yêlo d'ar gommunion.

D'an oferen e zin bemde
Gant feiz ha gant humilite;
Enò ec'h offrin d'ho justiç
Ho Calon sacr èn sacrifiç.

Esper a meus da repari
Va maliç, va ingrateri,

Dre verit ho coad precius
Hac ho Calon carantezus.

Nep a zougo dre garante
Ar Galon sacr eus à Zoue
Gant Jesus a zo preservet
Eus esclavach an diouc-speret.

Me bromet dêc'h, ô va Doue,
Betec ar fin eus va bue
Dont da henori ho Calon,
D'en douguen gant devocion.

Rac-se età, oll gristenien,
Caromp hon Autrou souveren,
P'en eus qement à garante
Ebars èn andret hon êne.

Recevit, Jesus, evit cret
Calon ho Mam zo bet treuzet
En hars ar groas gant seiz cleze,
Dre an nerz eus he c'harante.

Unissomp brêmâ hor moeziou
Lavaromp dre hor c'hanticou:
Gloar d'ho Calon, ô va Jesus!
Gloar d'ho Calon, Mam truezus!

FIN.

# TAULEN

*D'eus ar C'hanticou, ha Pedennou.*

FIN EUS AN DAULEN.

E BREST, eus a Imprimery J.-B. LEFOURNIER.

# CANTIC AR FOLGOËT.

Var don.: *Guers Lo-Christ an izelvet.*

1.

D'ar súl araoc guel an oll Sent,
Er blavez dec-a-tri-uguent
Euz ar pevarzecvet cantvet,
Compreuit-en mad, Bretonet :

2.

E tecedas Salaun ar foll,
Casseet, rebutet gant an oll,
Tretet à zot, disquiantet,
Eb croas, na belec anterret.

3.

Gouscoude e vuez a voa bet
Eur squer, un exempl vad bepret :
Yun, cousqet var an douar yen
Ac humbl goulen an aluzen.

4.

*Ave Maria*, emezan,
Sclaouit-tà mad anezan,
Sclaouit : *Ave Maria*,
*Salaun a zeppre bara.*

5.

Cetu e beden ordinal :
Credabl ne vouie hini al;
Er fæçon-ze, dre Lesneven,
Eo e choullc an aluzen.

6.

E chars eur feunteun, eul lochen
Savet a zindan eur vezen,
A serviche de logeiz
E pep amser, nos a deiz.

7.

Enò cousqet var ar chalet,
Oc'h imita an hermitet,
Divar bara a dour e veve,
Eh jamæs qen magadure.

8.

Evit gallout èn-em doman,
P'en-em zantc rivet er goan,
A ispill oc'h eur brancq neuse
C'hen-em vransqelle a zoare.

Google

9.

E qeit a ma c'hen-em ige
Ous ar brancq guezen evel-ze,
O! ô! ô! ô! ô! ô Maria!
E vige clevet ó cana.

10.

An dud divardro a grede
E ranqe bea sot an den-ze,
Ac etrezo n'er galvent oll
Partout nemet Salaun ar foll.

11.

Erfin, docedet p'er chaf-jont,
En anterri a zecid-jont,
Dindan e vezen, dre n'allent qet
En laqât, emezo, er veret.

12.

Nac e binigennou calet,
Nac e oræzon qer brudet,
Tra, emezo, ne doant oll
Nemet ar merq euz eun den foll.

13.

Bref, n'er chavont quet din a gren
Da vea anterret e christen,
Ac eno en douar ractal
Er plantont evel ar chatal.

14.

Mæs Doue, à bini ar gallout
A deu, pa gar, à ben à dout,
Evit lezel exempl a squer,
A brouv vertus e zervicher.

15.

Eur fleurdilizen gaër-meurbet
Euz ar bez souden zo savet,
A var e deillou ar chomzou-mâ
*O Mari! Ave Maria.*

16.

Eur seûrt miracl eûr vech brudet,
Tud a bep bro zo diredet:
Tud simpl, a noblanç, a bæleyen,
A velet o tond à vandeu.

17.

Enô da Vari eun Ilis
Batissa, oll ezint avis,
E memor ac e testeni
Ar miracl-ze græt dre enni.

18.

An duc à vreiz gant ardeur vras
De batissa en-em bressas;
An Ilis savet a zo anvet:
Itron Varia ar Folgoët.

Euz ar moment-ze, cals duqet,
Duqezet, princet, princezet,
D'ar Folgoët zo deut da bardona,
A da Vari d'en-em voesta.

20.

Ac ar pez en deuz c'hoas tennet
D'ar Folgoet cals pelerinet,
Eo an indulgeançou caër
Enni qer stancq a chonezer.

21.

Er Folgoët mêmêz indulgeanç,
A chraçou mêmêz abondanç,
Vel ze è Rôm à indulgeançou
En eur ober e stationou.

22.

Ouspen an indulgeançou-ze
Accordet oll gant Jûl trede,
Cals a re-al a gaffen c'hoas
Fontet aman gant tri Bap bras.

23.

Cetu-int amân an tri Bap-ze,
Dalc'hit sonch mad: Sixt pevare,
Innoçant cis a Leon decvet,
O zri d'ar Folgoët devonct.

Da oll bardonnioù ar Folgoët
Deja o devoe accordet
Da jamæs cant, devez pardon
D'an oll belerinet guirrion.

25.

Ar pardonniou principalla
A celebrer en Ilis-mâ :
E mis eost, *ar sûl genta* ;
Er mêmez mis, *guel Maria.*

26.

D'an eisvet à vis guengolo
E teu pelerin à bel-bro ,
Ennez eo deiz ar pardon-bras :
Mari en deiz-ze a chanas.

27.

Oh pebez dudi eo guelet
Processionou caër-meurbet
O tond d'ar Folgoët en deiziou-ze ,
Evit saludi Mam Doue !

28.

Processionou Lesneven ,
Re Plouzeniel a Saut-Even ,
Re Knouez ac an Drennec ,
Ac ive re Tregarantec.

29.

Tud clan, tud infirm, impotant,
C'hui, pere a guez e drouc Sant,
A c'hui, graguez paour poagniet,
Da Vari-tà en-em voestet.

30.

Er hrezellou, var ar mor don,
E creiz an danger, an drahison,
N'ouffac'h qet ober guelloc'h tra
Vit d'ar Folgoët en-em voesta.

31.

Ar branellou a zo chomet
Ac a veler choas er Folgoët,
N'ellont beza nemet mercou
Euz e faveur, e miraclou.

32.

Deut-età oll, à vir galon,
Deut oll gant guir devotion,
Deut d'ar Folgoët da bardona,
Deut da vari d'en-em voesta.

33.

Deut chui pere ne ouzoc'h quet
Da besseurt stad e zoc'h galvet:
Er Folgoët, an Itron Varia
A zesqo deoc'h an hent surra. Amen.

# Cantic ar Folgoët.

Abrege euz an indulgeançou a eller da c'honit o visita Ilis Itron Varia ar Folgoët, accordet da berpetuite gant pevar Bap-bras; SIXT IV, INNOÇANT VIII, LEON X, JUL III, lennet, examinet ac approuvet er blavez 1633, gant an Autrou Guillerm, chaloni à viqel-vras à Leon, ac er blavez 1829, gant an Autron IAN-MARI-DOMINIC DE POULPIQUET DE BRESCANVEL, escop Quimper, composet e guers brezonec gant an Autrou CALVEZ, persou ar Folgoët, er blavez 1838, examinet, corriget ac approuvet er memez blavez, gant an Autrou JEGOU, viqel-general d'an Autron n'escop à Guimper.

*Propriété de Notre-Dame du Folgoët.*

Brest, Imprimerie de J.-B. LEFOURNIER.